SÉRIE

B

*Levriou Brezounek*

aotreet gant an Aotrou 'n Eskob



# Ar Pevar Aviel

LAKEAT EN UNAN

GANT

**J.-F. CAER**

CURE E GUICLAN

BREST

MOULLEREZ AR " C'HOURRIER "

4, RU AR C'HASTELL, 4

J.-F. CAËR
Cure e Guiclan



# Ar Pevar Aviel

LAKEAT EN UNAN

Gant Aotreadur an Aotrou Dubillard
Eskob Kemper ha Leon




BREST
MOULLEREZ RU AR C'HASTELL, 4

—

1904

ÉVÊCHÉ
DE QUIMPER
ET DE LÉON



Quimper, le 13 Juin 1901.

BIEN CHER MONSIEUR L'ABBÉ,

J'ai lu avec satisfaction le compte rendu qui m'a été fait par des hommes compétents sur votre ouvrage: *Ar Pevar Aviel lakeat en unan*, et très cordialement je vous félicite de l'avoir écrit.

Ses divisions sont celles admises par les meilleurs auteurs, l'enchainement du récit est bien soigné, la traduction strictement littérale et les notes sont empruntées aux commentateurs de la meilleure école.

Je me persuade volontiers que votre livre, le premier de ce genre écrit en langue bretonne, sera de la plus grande utilité à nos religieuses populations. Elles pourront ainsi se mettre en communication directe avec la parole divine et y puiser des enseignements bien propres à fortifier leur foi et à développer en elles le sentiment chrétien. Le succès et, je l'espère, un très grand succès vous est assuré.

Veuillez agréer, cher Monsieur l'Abbé, l'assurance de mes sentiments affectueux et dévoués.

† FRANÇOIS-VIRGILE,
Evêque de Quimper et de Léon.



LEZIT DA ZONT DAVED'HON AR VUGALE VIAN

# Eur ger bennag divarbenn an Aviel

---

## 1 — Pe vare eo bet scrivet an Aviel ?

Ar ger Aviel a zinifi kelou mad. Evit guir, donedigez Mab Doue evit savetei ar bed eo ar guella kelou a c'helle an dud da glevet.

Hor Zalver ne scrivas he-unan netra ebed. Mes neubeut bloaveziou goude ma pignas en envou, ar pevar avieler a lakeas dre scrid ar peb brassa deuz he vuez hag ar voeden deuz he gelennadurez.

Calz scrivagnerien coz a zo hano gantho deuz levriou an Aviel. Darn anezho a veve gant an ebestel, evel S. Clement, pab (✝ 97), S. Ignas, eskob Antioch (✝ 107), S. Polycarp, eskob Smyrn (✝ 155) ha Papias, eskob Hierapolis er Phryjii (120). Darn all a veve e penn kenta an eil cantved gant diskiblien an ebestel, evel S. Justin (✝ 166) ha S. Irenee, eskob Lyon (120-202).

Anter-cant vloaz goude maro an abostol S. Iann, ar pevar Aviel a ioa distroet e latin hag e iez ar Syrii (1). E penn diveza an eil cantved, Clement, beleg Alexandrii (✝ 217), ha Tertullian, beleg Carthaj (145-230), a zisplege anezho dirag ar baïaned.

---

(1) Bacuez (et Vigouroux. *Manuel biblique*, tome III, page 67. An darn vuia euz ar pez a zo merket ama divar benn an Aviel a zo tennet divar al levr-se.

N'eo ket ebken ar scrivagnerien catholik, mes ive ar scrivagnerien heretik, evel Basilid (120), Valentin (140), Marcion (150), a ziscuez sclear oa skignet ar pevar Aviel er bed christen kerkent hag an eil cantved hag ez oant bet scrivet e amzer an ebestel.

2 — GANT PIOU EO BET SCRIVET AR PEVAR AVIEL ?

Hervez ar scridou coz ha creden an Iliz azaleg ar penn kenta, ar pevar Aviel a zo bet great gant S. Vaze, S. Marc, S. Lucas ha S. Iann.

S. Vaze a ioa unan deuz an daouzeg abostol. Scriva ' reaș he Aviel evit ar Jusevien hag en ho iez, deg vloaz bennag goude maro Hor Zalver. Discuez a ra dreist-holl ez eo Jesus ar C'hrist a c'hortozet euz ouenn ar roue David, hervez ar bropheted.

S. Marc a ioa ginidic euz ar Judee hag unan deuz diskiblien S. Per. Var dro pemzeg vloaz goude maro Hor Zalver e scrivas he Aviel evit ar Romened, en eur verraat hini S. Vaze. He Aviel a zo bet hanvet Aviel Per, abalamour ma scrivas anezhan dindan daoulagad an abostol-ze. Discuez a ra dreist holl ez eo Jesus Mab Doue.

S. Lucas a ioa diskibl da Z. Paul. Pemp bloaz varn 'n ugent bennag goude ma pignas Hor Zalver en env, ec'h en em lakeas da scriva he Aviel. Evel n'oa ket ginidic euz ar Judee ha ne heulias ket Jesus, e reas eun enclask piz, egiz ma lavar, etouez an ebestel hag an holl dud ho doa bevet gant Hor Zalver.

He Aviel a zo bet hanvet aviel Paul, abalamour ma oue aotreet gant an abostol-ze. Scriva 'reas evit tud ar Greç ha discuez a ra dreist holl ez eo Jesus Salver ar bed.

S. Iann a ioa unan deuz an daouzeg abostol. Var dro ar bloaz 100 e scrivas he aviel evit cass da netra lavariou heretiked a zave en amzer-ze. Scriva 'reas evit an dud a ioa ginidic a douez ar baïaned ha discuez a ra dreist holl ez eo Jesus Mab unic Doue hag ez eo deut er bed evit beza sclerijen, santelez, buez ha resurrection an holl dud.

### 3 — Guirionez an Aviel

An Avielerien ho deus eta bevet gant Jesus-Christ he-unan pe gant an ebestel. Abalamour da ze ho deus gellet anaout mad ar pez a lenner en ho scridou.

Hogen, anat eo d'an holl n'ho deus scrivet *nemet an traou ho doa guelet ha clevet*. Rag, evitho da scriva peb hini hervez he c'hiz hag he demps spered, da lavaret meur a dra ne lavar ket ar re all pe da zisplega muioc'h ar pez a lavar ar re all, morse n'eo digouezet gantho mont an eil eneb egile en ho doare da ziscuez Jesus-Christ hag he gelennadurez. N'eus ken nemet ar virionez hag a c'helle miret outho da en em zislavaret.

Ma n'ho dije ket lavaret ar virionez, ar Jusevien, ho enebourien touet, a vije bet mall gantho discuez ho dislealded, p'e guir ec'h anaient eveldho ar pez hen doa great ha lavaret Jesus a Nazareth. Biscoaz goulzgoude

n'ho deus nac'het hen doa Jesus discleriet ez oa Mab Doue hag hen doa great burzudou bras epad he vuez. Pell dioc'h eno. Unan deuz ho scrivagnerien, hanvet Joseph, hag a ioa ganet tri bloaz goude maro Hor Zalver (37-96), a verk en he scridou hen deus Jesus great ar miraclou ar souezussa, e varvas var ar groaz e amzer Pons-Pilat hag ec'h en em ziscuezas beo a benn tri devez.

Ne c'heller ket compren kenneubeut e vije eat an avielerien da douelli an dud. Rag petra dlie dont varlerc'h eun hevelep touellerez ? Netra nemet dismegans ha cassoni ar bed, eur goall-vuez hag ar maro. Hag evit guir, holl int bet iskinet ha lod anezho ho deus gouzanvet ar verzerenti abalamour d'an Aviel. Eun niver bras a dud, hag a ioa bet testou eveldho deuz buez Jesus-Christ pe ho doa bevet gant an testou, a scuillas ive ho goad gantho evit rei testeni da virionez an Aviel.

### 4 — An Aviel a zo deut beteg ennomp evel m'eo bet scrivet gant an Avielerien

Kement tra a gaver er scridou coz, memez e re an heretiked, hag a zo tennet euz an Aviel, a zo henvel ouz ar pez a lenner hirio ebarz. E kement iez ma 'z eo bet troet an Aviel azaleg ar penn kenta e chom ato henvel outhan heunan, ger evit ger a c'heller da lavaret. Chench an disterra tra en Aviel a zo bet ato difennet ouz ar gristenien.

Setu perag, goude ne vije bet an Aviel nemet eul levr great gant an dud egiz ar re all,

ar baianed a dle credi ennhan, pe ne c'heller credi e den ebed nag e levr ebed.

### 5 — Ar Spered-Santel hen deus sicouret an Avielerien da scriva

An Avielerien a zo bet douget gant Doue da scriva ha sclerijennet ganthan var ar pez a dlient lakaat en ho scridou. « Ar Spered-Santel, a lavar Leon XIII, hen deus douget an dud-se da scriva, ha pa scrivent, hen deus sicouret anezho gant eur c'hras dreist-naturel, en hevelep doare ma ho deus clevet mad, ha discleriet gant guirionez, ha merket eün ha difazi kement a felle da Zoue ha netra nemet ar pez a felle da Zoue lakaat anezho da lavaret. » (1) An Aviel eta a zo bet great gant Doue dre zaouarn an Avielerien. Discuez a c'heller e meur a c'hiz ez oa deread bras e vije cuzuliet ha sclerijennet an Avielerien gant ar Spered-Santel. Goulzgoude n'eus ken nemet an Iliz hag a c'hell deski d'eomp mad avoalc'h ez eo an Aviel great gant Doue en doare m'am eus lavaret. Hogen, discleriet he deus ar virionez-se ouspenn eur vech, ha dreist-holl e Concil ar Vatican (1870).

### 6 — Holl guirioneziou ar Feiz n'emaint ket en Aviel

Epad deg vloaz da neubeuta an Iliz he deus bevet eb Aviel, ha memez he dije gellet beva

(1) Encycl. Providentissimus Deus.

ato eb Aviel. Kelennadurez an Iliz a zo avoalc'h evit digass beteg ennomp guirioneziou ar feiz. Abalamour da ze, holl gomzou Hor Zalver hag an holl guirioneziou a zo bet desket d'an ebestel gant ar Spered-Santel n'int ket bet scrivet. An ebestel ho-unan a lavar ne gaver ket en ho scridou kement a zell ouz ar feiz hag ouz ar vuez christen (2 Thess. II, 14 ; 2 Tim. II, 2 ; 3 Joan. 12-13), mes e ranker ive taoler evez ouz ho frezegennou. Tadou pevar genta cantved an Iliz a lavar gant eur vouez ez eus meur a greden n'int deut beteg ennho nemet a rumm da rumm dre gelennadurez an Iliz.

### 7 — Ar pevar Aviel lakeat en unan

Azaleg Tatian e penn kenta an Iliz (160) beteg hirio ar gristenien ho deus ato clasket lakaat ar pevar Aviel en unan, abalamour d'ezho da velet gant eun taol lagad kement a zo scrivet ennho divarbenn Hor Zalver hag he gelennadurez. D'am gouiziegez, n'oa levr ebed c'hoaz e brezoneg ha ne roje buez Jesus-Christ nemet gant geriou an Aviel. Setu perag em eus sonjet lakaat ar pevar Aviel en unan, en doare an neubeuta dibarfet ma c'hellen hag oc'h en em harpa peurvuia var *zynopsis* an A. Filion, beleg S. Sulpis. P'am eus lavaret eun dra bennag ac'hanon va-unan evit scleraat an Aviel, em eus ato lakeat va c'homzou e lizerennou dishenvel evit ma c'houezo peb unan n'emaint ket er Scritur Sacr. Oc'h ober al labour-man n'em eus bet ken c'hoant nemet

sicour ar Vretoned, va breudeur, da « anaout guirionez ar gelennadurez ho deus bet » digant hor Mamm Zantel an Iliz, egiz ma lavar S. Lucas e penn kenta he Aviel. Ouz hor Mamm Zantel an Iliz ive e fell d'in senti bepred e peb barnedigez a c'hell dougen divarbenn al levrman. Ma cav mad anezhan, me ' gavo mad anezhan ; ma cav fall anezhan, me ' gavo fall anezhan.



# EUR GER ARAOG

(*S. Lucas, I, 1-4.*)

---

Calz tud ho deus clasket lakaat en urz histor an traou a zo bet great en hon touez, en eur heul ar pez ho deus lavaret d'eomp ar re ho deus guelet anezho azaleg ar penn kenta hag a zo bet carget d'ho frezeg.

Me ive, goude beza en em sclerijennet piz var beb tra azaleg ar penn kenta, em eus cavet mad ho scriva d'id en urz, o den mad Theophil, evit ma teui da anaout ez eo guir ar gelennadurez a peus recevet.

# KENTA LODEN

## Ginivelez Hor Zalver, he vugaleach hag he yaouankiz

---

## KENTA PENNAD

### Mab Doue pe ar Verb *(S. Iann, I, 1-18)*

---

Er penn-kenta edo ar Verb, *ar Mab, hanvet ar Verb pe ar Gomz abalamour ma c'han euz an Tad e giz ar Gomz a c'han euz ar Spered*, hag ar Verb a ioa gant Doue, hag ar Verb a ioa Doue. Er penn-kenta edo gant Doue.

Peb tra a zo bet great ganthan; ha netra deuz ar pez a zo great n'eo great ebdhan.

Ennhan edo ar vuez, *beza eo ar vuez guirion ha mammen an holl bueziou*, hag ar vuez a ioa sclerijen an dud *o rei d'ezho buez ar feiz hag ar c'hras* (1). Hag ar sclerijen a lui en denvalijen, *etouez an dud dallet gant ar pec'hed*, hag an denvalijen n'hen deus ket he digemeret.

Beza oue eun den digasset gant Doue, hanvet Iann *Vadezour*. Dont a reas evel test, da rei testeni d'ar sclerijen, evit ma teuje an holl da gredi dreizhan. N'oa ket he-unan ar sclerijen, mes *dont a reas* evit rei testeni d'ar sclerijen.

*Mab Doue* oa ar guir sclerijen a sclera kement hini a deu er bed-man.

---

(1) An den a zo evel eun hanav caër a zo bet great gant Doue evit beza carget gant ar sclerijen divin-ze (*S. Cyrill*).

Er bed edo *dre he oberou hag he c'hrassou*, hag ar bed a zo bet great ganthan, hag ar bed n'hen deus ket he anavezet.

Deut eo en he dra, hag he re n'ho deus ket he zigemeret. Mes da gement hini hen deus digemeret anezhan hen deus roet ar c'halloud da veza great bugel Doue, da gement hini a gred en he hano ha n'eo ket ganet nag euz ar goad, nag euz ioul ar c'hig, nag euz c'hoant an den, mes euz Doue, *p'han deus roet d'ezhan buez ar c'hras.*

Hag ar Verb a zo en em c'hreat den *o kemeret eur c'horf hag eun ene* hag eo bet chomet en hon touez. Guelet hon deus he c'hloar, he c'hloar evel Mab unic an Tad, leun a c'hras hag a virionez.

Iann a ro testeni divar he benn, hag a lavar a vouez huel : « Setu an hini a lavaren anezhan : an hini a dle dont var va lerc'h a zo bet lakeat huelloc'h egedon, abalamour m'edo em raog. »

Holl hon deus bet euz he binvidigez, ha gras evit gras. Rag al lezen *goz, eur c'hras evithi da veza dibarfet* (1), a zo bet roet dre zaouarn Moyses ; *al lezen nevez*, ar c'hras hag ar virionez *parfet* a zo deut dre Jesus-Christ. *Moyses, na* den ebed n'hen deuz guelet Doue ; ar Mab unic, a zo e creiz an Tad, hen deus he roet da anaout.



(1) S. Iann Chrysostom, ap. Fillion, in Jo. I, 16.

## EIL PENNAD

Cannad an arc'hel Gabriel da Zacharias ha Conception S. Iann Vadezour (*S. Lucas I, 5-25*).

---

E amzer Herodes, roue ar Judee, ez oue eur beleg hanvet Zacharias, euz rumm Abia ; hag he bried, euz ouenn Aaron, a ioa hanvet Elisabeth. Just oant ho daou dirag Doue ha bale ' reant direbech e holl gourc'hemennou ha lezennou an Aotrou. N'ho doa ket a vugale abalamour Elisabeth a ioa difrouezus ha ma 'z oant eat ho daou var an oad.

Hogen, epad m'edo Zacharias, deut tro he rumm, oc'h ober he garg a veleg dirag Doue, e c'hoarvezas, hervez giz ar veleien, ma oue galvet gant ar zort da vont e diabarz an templ evit kinnig an ezans. Hag holl foul ar bobl a ioa er meaz da vare an ezans. (1)

Hogen, eal an Aotrou a en em ziscuezas d'ezhan, en he za en tu deou da aoter an ezans. Zacharias a oue trubuillet o velet anezhan, ha spont a gouezas varnhan. Mes an eal a lavaras d'ezhan : « Na gemer ket aon, Zacharias, rag da beden a zo silaouet ; ha da bried Elisabeth a c'hano d'id eur mab hag e c'halvi anezhan deuz an hano a Iann. El levenez e vezi, hag en estlam ; ha calz a gemero laouenedigez en he

---

(1) Ar veleien a denne ar zort evit gouzout petra hen dije peb hini da ober en templ. Zacharias a ioa digouezet ganthan beza carget da zêvi an ezans, dioc'h ar mintin ha dioc'h ar pardaez, dirag aoter ar c'houez-vad (*Fillion*).

c'hinivelez : rag bras e vezo dirag an Aotrou ; ne efo ket guin na netra ebed a c'hell mesvi ; carget e vezo deuz ar Spered-Santel azaleg corf he vamm ; distrei a reio calz deuz bugale Israel varzu an Aotrou ho Doue ; he-unan e valeo dirag Doue gant spered ha galloud *ar prophet* Elias evit digass er mibien calon an tadou *hag ho feiz*, distrei an dud difeiz da furnez an dud just ha pourchass d'an Aotrou eur bobl dirēbech. »

Zacharias a lavaras d'an eal : « penaoz e velin an dra-ze ? Rag me a zo coz ha va fried a zo eat var an oad. »

An eal a lavaras d'ezhan : « Me eo Gabriel a en em zalc'h dirag Doue, ha casset oun evit comz ouzid ha digass d'id ar c'helou mad-ze. Ha setu e vezi mut ha ne c'helli ket prezeg beteg an deiz ma tigouezo an traou-ze, abalamour n'e peus ket credet em c'homzou a vezo sevenet en ho amzer. »

Ar bobl a c'hortoze Zacharias hag a ioa souezet ma talee en templ. Pa deuaz er meaz, ne c'helle ket comz outho, hag ec'h anavezjont hen doa guelet eun dra bennag en templ. Hen a rea sinou d'ezho, hag e chomas mut.

P'han doa great amzer he garg, e tistroas d'ar gear.

Hogen, goude an deveziou-ze, Elisabeth, he bried, a goncevas hag e chome cuzet epad pemp miz en eur lavaret : « Setu aze petra hen deus great evidon an Aotrou, en deveziou m'han deus sellet ouzin evit tenna divarnon va dishenor dirag an dud, *abalamour n'em oa ket a vugale.*




## TREDE PENNAD

An arc'hel Gabriel a lavar d'ar Verc'hez ez eo dibabet evit beza mamm da Zoue (*S. Lucas, I, 26-38*).

---

Er c'huec'hvet miz *goude Conception Iann-Vadezour*, an eal Gabriel a oue casset gant Doue en eur gear deuz ar Galilee, hanvet Nazareth, da gaout eur verc'hez a ioa dimezet da eun den deuz ouenn David, hanvet Joseph, hag hano ar verç'hez a ioa Mari.

An eal, o veza eat el leac'h ma edo, a lavaras : « Me ho salud, leun a c'hras ; an Aotrou ' zo ganehoc'h ; benniget oc'h dreist ar gragez. » O clevet ar c'homzou-ze, Mari a oue trubuillet gantho, hag e claske en he spered petra ' c'helle beza ar zalud-se.

An eal a lavaras d'ezhi : « Ne gemerit ket

aon, Mari, rag cavet ho peus gras dirag Doue. Setu e concevot en ho creiz, e c'hanot eur mab hag e c'halvot anezhan deuz an hano a Jesus. Hennez a vezo bras ; galvet e vezo Mab an Hini a zo dreist peb tra ; an Aotrou Doue a roio d'ezhan tron David he dad ; ren a reio da virviken e ti Jacob, *var an holl dud a feiz evel bugale Jacob,* hag he ren n'hen dezo termen ebed. »

Neuze Mari a lavaras d'an eal : « Penaoz e vezo great an dra-ze ? Rag me a vev e guerc'hez. »

An eal a respontas dezhi : « Ar Spered-Santel a ziskenno varnhoc'h ha galloud an Hini a zo dreist peb tra a c'holoio ac'hanoc'h deuz he skeud. *Evel m'hen deuz furmet corf Adam gant douar, Doue a furmo ennoc'h corf ho Mab gant ho coad purra.* Dre ze, an Hini Santel a lakeot er bed a vezo hanvet Mab Doue, *abalamour m'her bezo e guirionez.* Setu ho cares Elisabeth he deus ive concevet eur mab en he c'hozni ; hag ar miz-man eo ar c'huec'hvet evit an hini a ioa hanvet difrouez ; rag n'eus netra dreist galloud Doue. *An hini hen deus lakeat da zougen ar vaouez coz ha difrouezus a c'hell ive ho lakaat da veza mamm evidoc'h da jom guerc'hez.* »

Neuze Mari a lavaras : « Setu ama servicherez Doue ; ra vezo great d'in hervez ho ker. »

Hag an eal a ieas kuit diouthi. *Er memez amzer an eil ferson deuz an Dreinded a en em c'hreas den etre daou goztez benniget ar Verc'hez Vari.* (1)

---

(1) Fillion, in Luc, I, 38.



## PEVARE PENNAD

Mari a ia da velet Elisabeth. — Ar *Magnificat*
*(S. Lucas, I, 39-56)*

---

Hogen Mari a zavas en deveziou-ze hag a ieas trumm etrezeg ar meneziou, en eur gear deuz Juda, hag o veza eat e ti Zacharias, e saludas Elisabeth.

Kerkent ma clevas Elisabeth salud Mari, he c'hrouadur a dridas en he c'hreiz : hi a oue carget deuz ar Spered-Santel, hag o taoler eur griaden vras, e lavaras : « C'houi a zo benniget dreist ar gragez, ha benniget frouez ho corf. Hag euz a beleac'h e teu d'in-me an eur ma plij gant mamm va Aotrou dont davedon ? Rag kerkent m'eo bet scoet va diouscouarn gant ho mouez ouz va zaludi, va

c'hrouadur hen deus dridet gant joa em c'hreiz. Eürus oc'h da veza credet ! Rag an traou a zo lavaret d'ehoc'h a berz Doue a deuio da veza guir. »

Ha Mari a lavaras :

*Magnificat anima mea dominum...*

« Va ene a ro meuleudi d'an Aotrou, ha va spered hen deus dridet gant joa e Doue va Zalver.

» Rag taolet hen deus he zaoulagad var izelded he jervicherez, ha setu hiviziken an holl boblou am galvo eürus.

» An hini' zo galloudus hen deus great traou bras em c'henver, hag he hano a zo santel.

» He drugarez a en em astenn euz a rumm da rumm var gement hini a vev en he zoujans.

» Discuezet hen deus galloud he vreac'h ; casset hen deus da netra ar re a en em zave e sonjou ho c'halon.

» Discaret hen deus divar ho zron an dud galloudus, ha savet an dud dister.

» Carget hen deus a vadou ar re ho doa naon ha casset goullou diouthan ar re a ioa pinvidik.

» Savet hen deus Israel he jervicher, deut sonj d'ezhan euz he drugarez,

» Hervez m'hen doa lavaret d'hon tadou, da Abraham ha d'he ouenn evit ato. »

Hogen, Mari a jomas var dro tri miz gant Elisabeth, hag e tistroas d'he c'hear.



# PEMPET PENNAD

## Ginivelez Iann Vadezour. Cantic Zacharias
*(S. Lucas, I, 57-80)*

---

Goulzgoude, dont a reas evit Elisabeth an amzer da c'henel, hag e c'hanas eur mab. He amezeien hag he c'herent a glevas hen doa an Aotrou discuezet he drugarez vras en he c'henver, hag e verkent d'ezhi ho levenez.

D'an eizvet devez e teujont da rei ar zirconcision d'ar bugel hag e c'halvent anezhan Zacharias, deuz hano he dad. Mes he vamm a respontas : « Nann ; hanvet e vezo Iann. » Hag e lavarjont d'ezhi : « n'eus den ebed en ho kerentiez hag a zougfe an hano-ze. » Hag e c'houlennent dre zin ouz he dad pe hano a felle d'ezhan rei d'ar c'hrouadur. O veza goulennet eun daolen e scrivas varnhi : « Iann eo he hano. » Hag an holl a oue souezet.

Kerkent he c'hinou a zigoras hag he deod o comz a vennige Doue. Aon a grogas en holl amezeien, hag an holl draou-ze a oue brudet e holl meneziou ar Judee. Kement hini ho c'hlevas a zalc'has anezho en he galon en eur lavaret : « Petra 'gav d'ehoc'h e vezo ar bugel-ze ? » Evit guir, dorn an Aotrou a ioa ganthan.

Zacharias, he dad, a oue carget deuz ar Spered-Santel, hag e prophesias en eur lavaret :

*Benedictus dominus Deus Israel...*

« Ra vezo benniget an Aotrou, Doue Israel, *abalamour m'hen deus bisitet ha dasprenet he* bobl.

» Savet hen deus evidomp eur zalver galloudus e ti David, he jervicher.

» Setu ar pez hen doa lavaret dre c'hinou propheted santel ar c'hanvejou tremenet : e saveteje ac'hanomp deuz hon enebourien ha deuz dorn kement hini a gassaa ac'hanomp ; e raje trugarez e kenver hon tadou ; e talc'hje sonj deuz he unaniez santel ha d'al le touet d'hon tad Abraham ; e roje d'eomp ar c'hras, goude ma vijemp tennet euz a zaouarn hon enebourien, da jervicha anezhan eb encrez ha da veva dindan he zaoulagad er zantelez hag er justis, beteg fin hon deveziou.

» Evidot-te, bugel, te a vezo galvet prophet an Hini a zo dreist peb tra, rag te a gerzo dirag fas an Aotrou evit reiza he henchou ha rei d'he bobl skiant ar zilvidigez evit m'han dezo ar pardon deuz he bec'hejou.

Abalamour da galon hon Doue trugarezus, ez eo deut d'hor bizita an Hini a zav deuz an huel evit sclerijenna ar re a zo azezet e tenvalijen hag e skeud ar maro ha blenia hon treid e hent ar peoc'h. »

Goulzgoude ar bugel a greske hag a grenvee hervez ar Spered, hag e chome el leac'hiou distro, beteg an deiz ma tlie en em ziscuez da bobl Israel.

## CHUEC'HVET PENNAD

Joseph, sclerijennet gant eun eal, a gemer Mari da bried. — Ouenn Jesus-Christ *(S. Vaze, I, 18-25 ; id., I, 1-17 ; S. Lucas, III, 23-38).*

---

Ginivelez Jesus-Christ a zigouezas en doareman.

Mari, he Vamm, a ioa dimezet da Joseph. Beza ma n'ho doa ket bevet evel priejou, e veljot e touge Mari dre ar Spered-Santel. Joseph, he fried, o veza m'oa just ha ne felle ket d'ezhan he discuill, a lakeas en he benn cass kuit anezhi dre guz.

Hogen, epad ma ruille ar zonjou-ze, setu eal Doue a en em ziscuezas d'ezhan en eun uvre hag a lavaras : « Joseph, mab David, n'as pez ket aon o kemeret Mari da bried : rag ar pez a zo furmet ennhi a deu euz ar Spered-Santel. Genel a reio eur mab hag e c'halvi anezhan deuz an hano a Jesus, *Salver*, rag hen a zalvo he bobl deuz he bec'hejou.

An holl draou-man a zigouezas evit ma teuje da vir ar pez hen doa lavaret an Aotrou dre vouez ar prophet : « Setu ar Verc'hez a goncevo hag a c'hano eur mab, hag e vezo hanvet Emmanuel, da lavaret eo, Doue-ganeomp. »

Pa zihunas Joseph, e reas ar pez a ioa gourc'hemennet d'ezhan gant eal an Aotrou hag e kemeras he bried. Mes miret a rea ganthi ar burete. Goudeze, pa c'hanas Mari he mab penn-her, e roas d'ezhan an hano a Jesus.

*Joseph, tad dirag al lezen, o veza deuz ar memez famill gant Mari deuz tu Anna, he mamm, hag evelse tadou Joseph o veza tadou Jesus*, setu ama ouenn Jesus-Christ, mab David, mab Abraham.

Abraham a engehentas Isaac. Isaac a engehentas Jacob. Jacob a engehentas Juda hag he vreudeur. Juda a engehentas Phares ha Zara euz Thamar. Phares a engehentas Esron. Esron a engehentas Aram. Aram a engehentas Aminadab. Aminadab a engehentas Naasson. Naasson a engehentas Salmon. Salmon a engehentas Booz deuz Rahab. Booz a engehentas Obed deuz Ruth. Obed a engehentas Jesse. Jesse a engehentas ar roue David.

Ar roue David a engehentas Salomon deuz an hini a ioa bet da Urias. Salomon a engehentas Roboam. Roboam a engehentas Abias. Abias a engehentas Asa. Asa a engehentas Josaphat. Josaphat a engehentas Joram. Joram a engehentas Osias. Osias a engehentas Joatham. Joatham a engehentas Achaz. Achaz a engehentas Ezechias. Ezechias a engehentas Manasse. Manasse a engehentas Amon. Amon a engehentas Josias. Josias a engehentas Jechonias hag he vreudeur epad harlu Babylon.

Ha goude harlu Babylon, Jechonias a engehentas Salathiel. Salathiel a engehentas Zorobabel. Zorobabel a engehentas Abiud. Abiud a engehentas Eliacim. Eliacim a engehentas Azor. Azor a engehentas Sadoc. Sadoc a engehentas Achim. Achim a engehentas Eliud. Eliud a engehentas Eleazar. Eleazar a engehentas

Mathan. Mathan a engehentas Jacob. Jacob a engehentas Joseph, pried Mari, deuz pehini eo ganet Jesus a zo hanvet Christ.

Evelse, an holl rummou, azaleg Abraham beteg David, a zo pevarzeg anezho ; hag azaleg David beteg harlu Babylon, ez eus pevarzeg ; hag azaleg harlu Babylon beteg Jesus-Christ ez eus pevarzeg.

*Joseph, tad hervez al lezen, pa oue dimezet da Vari, a deuas da veza mab da Heli, hanvet c'hoaz Heliachim pe Joachim, tad ar Verc'hez Vari. Setu ama ouenn Jesus deuz an tu-ze :* Joseph a oue *mab* da Heli, a oue da Vathat, a oue da Levi, a oue da Velchi, a oue da Janne, a oue da Joseph, a oue da Vathatias, a oue da Amos, a oue da Nahum, a oue da Hesli, a oue da Nagge, a oue da Vahath, a oue da Vathatias, a oue da Zemei, a oue da Joseph, a oue da Juda, a oue da Joanna, a oue da Resa, a oue da Zorobabel, a oue da Zalathiel, a oue da Neri, a oue da Velchi, a oue da Addi, a oue da Gosan, a oue da Elmadan, a oue da Her, a oue da Jesu, a oue da Eliezer, a oue da Jorim, a oue da Vathat, a oue da Levi, a oue da Zimeon, a oue da Juda, a oue da Joseph, a oue da Jona, a oue da Eliakim, a oue da Velea, a oue da Venna, a oue da Vathatha, a oue da Nathan, a oue da Zavid, a oue da Jesse, a oue da Obed, a oue da Vooz, a oue da Zalmon, a oue da Naasson, a oue da Aminadab, a oue da Aram, a oue da Esron, a oue da Phares, a oue da Juda, a oue da Jacob, a oue da Isaac, a oue da Abraham, a oue da Dhare, a oue da Nachor, a oue da Zarug, a oue da Ragau, a oue da

Phaleg, a oue da Heber, a oue da Zale, a oue da Gaïnan, a oue da Arphaxad, a oue da Zem, a oue da Noe, a oue da Lamech, a oue da Vathusale, a oue da Henoch, a oue da Jared, a oue da Valaleel, a oue da Gaïnan, a oue da Henos, a oue da Zeth, a oue da Adam, a oue euz Doue.






## SEIZVET PENNAD

### Ginivelez ha Circoncision Jesus *(S. Lucas, II, 1-21)*

---

En deveziou-ze e teuas an urz a berz Cesar-August da niveri ar bed holl. An niveredigez kenta-ze a oue great gant Cyrinus, gouarner ar Syrii. An holl a iea da ziscleria ho hano, peb hini en he gear. Joseph ive a ieas euz Nazareth, er Galilee, hag a bignas er Judee, e kear David, hanvet Bethlehem, rag beza oa euz ouenn ha famill David. Lakaat a ranke he hano gant Mari, he bried, a c'hortoze beza mamm.

Epad ma edont eno, e teuas evithi ar mare da c'henel. Lakaat a reas er bed he mab penn-her (1), ha goude beza he vailluret, e c'hour-

---

(1) Ginivelez Jesus a oue burzudus. « Mari a jomas guerc'hez araog, epad ha goude ginivelez he Mab. » (*S. Augustin* serm. 123).

vezas anezhan en eur c'hraou, abalamour n'oa ket a blas evitho en hostaliri.

Hogen, bez' ez oa er memez leac'h pastored var zao, hag a zioualle ho jatal, peb hini d'he dro, epad lodennou an noz. (1) Ha setu eal an Aotrou a en em ziscuezas en ho c'hichen, ha sclerijen Doue a lugernas en dro d'ezho. Eur spont bras a grogas ennho. Mes an eal a lavaras d'ezho : « N'ho pezet ket aon ; me a zigass d'ehoc'h eur c'helou mad, a vezo eur joa vras evidhoc'h hag evit ar bobl a bez. E kear David ez eus ganet d'ehoc'h hirio eur Zalver, a zo ar C'hrist an Aotrou. Ha setu ar sin evidhoc'h : caout a reot eur bugel mailluret ha gourvezet en eur c'hraou. »

Kerkent eur maread elez deuz an env a en em unanas gant an eal, hag e veulent Doue, hag e lavarent : « Gloar da Zoue e bar an envou ha peoc'h var an douar d'an dud a volontez vad. »

Pa oue en em dennet an elez en env, ar bastored a lavare an eil d'egile : « Deomp beteg Bethlehem ha guelomp ar pez a zo digouezet hag hen deus roet d'eomp an Aotrou da anaout. » Diredet a rejont eta hag e cavjont Mari ha Joseph, hag ar bugel gourvezet en eur c'hraou. O velet anezhan ec'h anavezjont ar virionez deuz ar pez a ioa bet lavaret d'ezho divarbenn ar bugel-ze. Kement hini a glevas an dra-ze a oue souezet, hag ive gant ar pez a ioa bet lavaret d'ezho gant ar bastored.

---

(1) *An noz a ioa rannet e peder loden etouez ar Jusevien :* unan a iea beteg nav heur, eun all beteg anter-noz, eun all beteg teir heur hag an diveza beteg c'huec'h heur.

Hogen Mari a vire hag a vedite an holl draou-ze en he c'halon.

Ar bastored a zistroas en eur rei enor ha meuleudi da Zoue evit kement ho doa clevet ha guelet, hervez m'oa bet lavaret d'ezho.

Pa deuas a-benn eiz dez ar mare da rei ar zirconcision d'ar bugel, e oue hanvet deuz an hano a Jesus, a ioa bet roet gant an eal araog ma oue concevet e creiz he vamm.



## EIZVET PENNAD

Purification ar Verc'hez. Jesus kinniget en templ
*(S. Lucas, II, 22-39)*

---

Pa deuas deveziou purification Mari hervez lezen Moyses, e cassjont ar bugel da Jerusalem evit he lakaat dirag an Aotrou. Rag scrivet eo e lezen an Aotrou : peb paotr kenta-ganet gant he vamm a vezo kinniget d'an Aotrou. Rei a dlient ive evit ar zacrifis, hervez m'eo scrivet e lezen an Aotrou, eur c'houblad turzunelled pe diou goulm vihan.

Hogen, bez' ez oa neuze e Jerusalem eun den hanvet Simeon. An den-ze a ioa just ha leun a zoujans Doue. Gortoz a rea frealzidigez Israel, hag ar Spered-Santel a ioa ennhan. Discleriet oa bet d'ezhan gant ar Spered-Santel ne velje ket ar maro araog m'han dije guelet Christ an Aotrou. Dont a reas d'an templ poulzet gant ar Spered. Ha pa edo kerent Jesus o tigas anezhan, abalamour da ober evithan ar pez oar boazet hervez al lezen, her c'hemeras etre he zivreac'h, hag e vennigas Doue en eur lavaret :

*Nunc dimittis servum tuum....*

« Breman, Aotrou, lezit ho servicher da vont e peoc'h, hervez ho ker, rag va daoulagad ho deus guelet ar Zalver a deu ac'hanoc'h, an hini oc'h eus lakeat dirag fas an holl boblou evel ar sclerijen a scleraio an dud, ha gloar ho pobl Israel. »

Tad *mager* Jesus hag he vamm a ioa estlammet gant an traou a lavaret divar he benn. Simeon a vennigas anezho hag a lavaras da Vari, he Vamm : « Ar bugel-man a zo lakeat evit coll ha silvidigez eleiz a dud en Israel, *hervez an implij a reint deuz he c'hrassou,* hag evel eur sin a vezo enebet outhan (1). Hoc'h ene-c'houi a vezo treuzet gant eur c'hleze : dre eño e vezo disculiet ar menoziou a zo e meur a galon. »

Bez' ez oa ive eur brophetez, Anna, merc'h da Phanuel, deuz rumm-dud Aser. Hounnez a ioa eat calz var an oad ; n'he doa bevet nemet seiz vloaz e stad a vriedelez. Chomet intanvez hag oajet a bevar bloaz ha pevar ugent ne bellea ket dioc'h an templ hag e serviche Doue deiz ha noz dre iuniou ha pedennou. O veza digouezet ive d'an heur-ze, e veule an Aotrou hag e comze deuz ar bugel da gement hini a c'hortoze redemption Israel.

Pa ho doa great peb tra hervez lezen an Aotrou e tistrojont d'ar Galilee, d'ho c'hear Nazareth.



(1) Jesus hag he Iliz a vezo enebet outho beteg fin an amzeriou.



## NAVET PENNAD

### Ar rouaned maj *(S. Vaze, II, 1-12)*

---

*Ar famill zantel ne jomas ket e Nazareth : mont a reas da Vethlehem, kear David, el leac'h m'oa ganet Jesus.*

Goude m'oa ganet Jesus e Bethlehem Juda, e amzer ar roue Herodes, setu tud fur a deuas euz ar Zao-heol da Jeruzalem, hag e lavarjont : « E peleac'h eman roue ar Jusevien a zo ganet ? Rag ni hon deus guelet he steredén er Zao-heol hag ez omp deut d'he adori. »

Pa glevas kement-se, ar roue Herodes a oue trubuillet, ha Jerusalem a bez ganthan. O veza destumet holl brinsed ar veleien ha doctored ar bobl, ec'h enclaske digantho e peleac'h e tlie ar C'hrist genel. Hi a lavaras d'ezhan :

« E Bethlehem Juda. Rag setu ar pez a scriv ar prophet : « Ha te, Bethlehem douar Juda, n'out ket ar bihanna etouez keariou bras Juda, rag ac'hanot e teuio ar penn a dle ren va fobl Israel. »

Neuze Herodes, o veza galvet e cuz an dud fur, a zeskas gantho en eun doare aketus da be vare ar stereden a ioa en em ziscuezet d'ezho. Hag en eur gass anezho da Vethlehem e lavaras : « It ha grit eun enclask piz divar benn ar bugel. Pa ho pezo cavet anezhan, kemennit d'in evit ma 'z in va-unan d'he adori. »

Goude beza clevet ar roue ez ajont kuit. Ha setu ar stereden ho doa guelet er Zao-heol a gerze dirazho, beteg ma teuas da jom a-zioc'h al leac'h m'edo ar bugel ennhan.

O velet ar stereden ez ouent carget deuz eul levenez eb he far. Hag o vont en ti e cavjont ar bugel hag he vamm, hag en eur stoui dirazhan, hen adorjont. Goude beza digoret ho zensoriou, e kinnigjont d'ezhan profou, aour, ezans ha myrr.

O veza bet kentelliet epad ho c'housk arabat distrei da gaout Herodes, e tistrojont d'ho bro dre eun hent all.




## DEGVET PENNAD

Ar Famill Zantel a dec'h d'an Ejypt. Herodes a laz bugale Bethlehem. Distro ar Famill Zantel *(S. Vaze, II, 13-23).*

---

Goude m'oant eat kuit, eal an Aotrou a en em ziscuezas da Joseph epad he gousk hag a lavaras d'ezhan : « Sao, kemer ar bugel hag he vamm, tec'h d'an Ejypt ha chom eno beteg ma livirin d'id, rag Herodes a ia da glask ar bugel evit he lakaat d'ar maro. » Joseph a zavas, a gemeras ar bugel hag he vamm epad an noz hag a en em dennas en Ejypt. Chom a reas eno beteg maro Herodes evit ma teuje da vir ar pez hen doa lavaret an Aotrou dre c'hinou ar prophet : galvet em eus va mab euz an Ejipt.

Neuze Herodes, o velet oa bet faziet gant an dud fur, a ieas en eur gounnar vras hag e lakeas laza an holl vugale a ioa e Bethlehem ha tro var dro, azaleg an oad a zaou vloaz hag izeloc'h, hervez an amzer hen doa goulennet digant an dud fur.

Neuze oue sevenet ar pez hen doa lavaret evelhen ar prophet Jeremias : « Eur vouez a zo bet clevet e Rama, *var an huel*, gouelvan hag hirvoud. Rachel a vouel he bugale ha n'eo ket fellet d'ezhi beza frealzet, abalamour n'emaint mui. »

Goude maro Herodes, eal an Aotrou a en em ziscuezas en Ejipt da Joseph epad he gousk hag a lavaras d'ezhan : « Sao, kemer ar bugel hag he vamm ha kea da vro Israel, rag maro int ar re a glaske tenna he vuez digant ar bugel. » Joseph a zavas, a gemeras ar bugel hag he vamm hag a deuas da vro Israel.

Mes o veza clevet e rene Archelaüs er Judee e leac'h Herodes, he dad, ne gredas ket mont di. Kentelliet epad he gousk, ec'h en em dennas e douar ar Galilee. Dont a reas da jom er gear hanvet Nazareth, evit ma teuje da vir ar pez ho doa lavaret ar bropheted : « Hanvet e vezo Nazarean. »



## UNNEGVET PENNAD

Jesus etouez an doctored *(S. Lucas, II, 40-52)*

---

Goulzgoude ar bugel a greske hag a grenvee leun a furnez, ha gras Doue a ioa ennhan. He gerent a iea beb bloaz da Jerusalem evit deiz bras ar Pask. P'han doa daouzeg vloaz, e pignjont da Jerusalem evel m'oant boazet da zeiz ar gouel. Da fin deveziou ar gouel, epad ma tistroent d'ar gear, ar bugel Jesus a jomas e Jerusalem, eb gouzout d'ezho.

O sonjal edo gant unan bennag deuz ho c'hompagnunez, e rejont eun devez bale. Neuze ec'h en em lakejont da glask anezhan etouez ho c'herent hag ho anaoudeien. Hag evel ne gavent ket anezhan, e tistrojont da Jerusalem evit he glask.

Ha setu a-benn tri devez e cavjont anezhan en templ, azezet e creiz an doctored, o silaou anezho hag oc'h ober outho goulennou. Kement hini a gleve anezhan a ioa souezet gant he furnez hag he responchou.

Ouz he velet Joseph ha Mari a oue estlammet. He vamm a lavaras d'ezhan : « Perag oc'h eus great d'eomp evelse ? Setu ho tad ha me, glac'haret holl, a glaske ac'hanoc'h. » Lavaret a reas d'ezho : « Petra ho poa o clask ac'hanon ? Ha ne c'houiec'h ket e rankan beza e traou va Zad ? » Hag hi ne goumprenjont ket ar pez a lavaras d'ezho.

Jesus a ziskennas gantho, a deuas da Nazareth hag e sente outho. He vamm a zalc'he an holl draou-ze en he c'halon. Evit Jesus, creski a rea e furnez, en oad hag e gras dirag Doue hag an dud. *En em lakaat a rea henvel ouz an dud all o tiscuez a neubeudou ar furnez divin a ioa holl ennhan azaleg ar penn-kenta* (1).



(1) Maldonat in Luc, II, 40.

# EIL LODEN

## Jezus-Christ a brezeg an Aviel

## *KENTA RANN*

AZALEG PREZEGENNOU IANN VADEZOUR, EN DISCAR-AMZER, BETEG AR C'HENTA GOUEL PASK, EN NEVEZ-AMZER.

### KENTA PENNAD

S. Iann Vadezour e leac'hiou distro ar Judee ha var ribl ar Jourden *(S. Vaze, III, 1-12 ; S. Marc, I, 1-8 ; S. Lucas, III, 1-18).*

*Penn kenta Aviel Jesus-Christ, Mab Doue*

Er pemzegvet blavez ma rene Tiber-Cesar, pa c'houarne Pons-Pilat ar Judee, Herodes ar Galilee, Philipp, he vreur, an Ituree ha bro Traconit, ha Lysias an Abylên, dindan prinsed ar veleien Annas ha Caïphas, comz Doue a ziskennas var Iann, mab da Zacharias, e leac'hiou distro ar Judee. Dont a reas e holl bro ar Jourden hag e prezege badiziant ar binijen evit pardon ar pec'hejou. *Ar vadiziant-se n'oa ket eur zacramant, mes eul lid : ouz he heul, an dud a anzave ez oant pec'herien hag o doa ezom da*

*veza goalc'het gant Doue deuz ho fec'hejou.* (1)

Iann hen doa eur viskamant bleo canval hag eur c'houriz ler en dro d'he ziou-groazel. He vevans a ioa killeien-raden ha mel ar c'hoajou.

Hag e lavare : « Grit pinijen, rag rouantelez an env a zo tost. » *Rouantelez an env eo rouantelez Jesus-Christ, an Iliz er bed-man hag ar baradoz er bed all.*

Tud Jerusalem, ar Judee ha divar dro ar Jourden a deue e foul d'he gaout, hag en eur anzao ho fec'hejou, e vezent badezet ganthan e ster ar Jourden.

Iann eo an hini a gomz anezhan ar prophet Isaias, pa lavar : « Setu e cassan va eal dirag da fas, *o Christ,* evit renka an hent dirazot. Hen eo mouez an hini a iou el leac'hiou distro : renkit hent an Aotrou, lakit eün he venodennou. Peb traonien a vezo leunet ; peb menez ha peb torgen a vezo izeleat ; an hentchou camm a vezo eünet ; ar re digompez a vezo plènet ; *an dud a zavo deuz goueled ar fallagriez ; an ourgouill a vezo discaret ; hent didroidel ar vivionez a vezo heuliet ;* ha peb hini a velo ar zilvidigez a deu euz Doue. »

*En amzer-ze ar Jusevien a ioa rannet e daou rumm dud : ar Pharisianed, a heulie piz lidou al lezen, mes a ioa fall ho c'halon ; ar Sadduceaned, a heulie giziou ar baïaned hag o doa collet ar feiz er vuez da zont.*

O velet calz Pharisianed ha Sadduceaned o tont d'he vadiziant, Iann a lavaras d'ezho : « Ouenn aëred, piou hen deus desket d'ehoc'h-

---

(1) Fillion, in Marc, I, 4.

c'houi tec'hat dioc'h ar vuhanegez a dosta? Grit eta frouez deread a binijen ha ne lavarit ket ennhoc'h hoc'h-unan: ni hon deus Abraham evit tad; rag me a lavar d'ehoc'h, Doue a c'hell deuz ar vein-ze lakaat bugale da zevel da Abraham. A-vreman ar vouc'hal a zo lakeat var grizien ar vezen. Rag kement guezen ne zoug ket a frouez mad a vezo troc'het ha taolet en tan. »

Hag ar foul a c'houlenne diganthan en eur lavaret: « Petra 'reimp eta? » Hen a responte d'ezho: « An hini en deus diou zae, rei d'an hini n'hen deus ket; hag an hini hen deus boued, ober ar memez tra. » (1).

Ar publicaned ive, *tud ar guiriou*, a deuas evit beza badezet, hag e lavarjont d'ezhan: « Mestr, petra 'reimp-ni? » Hen a lavaras d'ezho: « Ne d-it ket en tu all d'ar pez a zo merket d'ehoc'h. »

Ar zoudarded a c'houlenne outhan d'ho zro: « Ha ni, petra 'reimp? » Hag e lavaras d'ezho: « Ne voaskit den ebed, ne rit ket a c'haou, ha bezit avoalc'h gant ho pae. »

Hogen, evel ma crede ar bobl ha ma sonje an holl en ho c'halonou e c'helle Iann martreze beza ar C'hrist, e respontas en eur lavaret d'an holl: « Me a ro d'ehoc'h gant dour badiziant ar binijen; mes an hini a deuio var va lerc'h a zo creffoc'h egedon; n'oun ket din da zougen he voutou na da zilassa anezho: hen a vadezo ac'hanoc'h er Spered-Santel hag en tan. *Evel*

---

(1) Lamit, dre hoc'h aluzennou, ar gaou hen deus great d'ehoc'h ho pec'hejou. (Daniel, IV, 24).

*an tan, dishenvel dioc'h an dour, a netaa an traou beteg an diabarz, ar vadiziant-ze a c'hlano an den beteg en he ene.* (1) Dija eman ar c'hrouer en he zorn, hag e scarzo he leur, hag e testumo ar guiniz en he c'hrignol : ar pell avad a zêvo en tan na c'heller ket da vouga. »

Iann a gelenne mad ar bobl en eur rei d'ezhan calz a guzuliou all.



(1) Fillion, in Mat., III, 11.

## TREDE PENNAD

Testeni S. Iann divar benn ar C'hrist da gannaded ar c'honseil bras ha d'he ziskiblien *(S. Iann, I, 19-34)*.

---

*Traou ar religion a veze reizet etouez ar Jusevien gant eur c'honseil bras a ioa ennhan unneg den ha tri-ugent rannet e tri rumm : prinsed ar veleien, an doctored ha pennou-bras ar bobl. Ar beleg-bras a rene anezho.*

Hogen, setu ama testeni Iann, pa gassas ar Jusevien, *ar c'honseil bras*, beleien ha levited deuz Jerusalem d'he gaout evit ober ar goulenman outhan : « Piou out-te ? » Hag ec'h anzavas ha ne nac'has ket ; hag ec'h anzavas : « N'ez oun ket ar Christ. »

— « Petra ta neuze, a c'houlenjont ? Elias out ? » — « N'oun ket, emezhan. » — « Ar prophet out ? *An hini bras a dle dont hervez Moyses ? (1)* » Hag e respontas : « Nann. » Neuze e lavarjont d'ezhan : « Piou out ? evit ma c'hellimp rei respont d'ar re ho deus digasset ac'hanomp ; petra ' lavares ac'hanot da-unan ? » — « Me eo, emezhan, mouez an hini a iou el leac'hiou distro : eünit hent an Aotrou, evel m'hen deus lavaret ar prophet Isaias. »

Ar c'hannaded a ioa Pharisianed, *enebourien da beb nevezenti.* Goulen a rejont outhan ha lavaret a rejont d'ezhan : « Perag-ta neuze e

(1) S. Iann Chrysostom, ap. Fillion, in Jo. I, 21.

*Mab da Zoue hag e c'hoantee her gouzout*, hag e lavaras d'ezhan : « Ma 'z oc'h Mab Doue, lavarit ma teuio ar mein-ze da veza bara. » Jesus a respontas d'ezhan : « Scrivet eo : an den ne vev ket ebken deuz bara, mes deuz peb ger a zeu euz ginou Doue. »

Neuze an diaoul a zougas anezhan da Jerusalem, ar gear zantel, hen lakeas var lein an templ hag a lavaras d'ezhan : « Ma 'z oc'h Mab Doue, en em daolit d'an traon ; rag scrivet eo : kemennet hen deus d'he elez divar ho penn evit ho tiouall, hag e tougint ac'hanoc'h en ho daouarn gant aon na stokfe ho troad ouz ar mean. » Jesus a lavaras d'ezhan : « Scrivet eo ive : ne denti ket an Aotrou da Zoue, *ne c'houlenni ket eur burzud eb ezom.* »

An diaoul he zougas c'hoaz var eur menez huel bras, hag en eur predic, e tiscuezas d'ezhan holl rouanteleziou ar bed gant ho sked, hag e lavaras d'ezhan : « Me a roio d'ehoc'h ho galloud holl hag ho sked, rag etre va daouarn int lakeat, ha me ho ro d'an hini a garan. Me 'ro d'ehoc'h an holl draou-ze, ma stouit dirazon ha ma c'hadorit ac'hanon. » Neuze Jesus a lavaras d'ezhan : « Adrenv, Satan ! Rag scrivet eo : te ' adoro an Aotrou da Zoue ha ne jervichi nemethan. »

Pa oue echu an holl dentation, an diaoul a ieas kuit diouthan evit eun amzer. An elez a dosteas hag e servichent anezhan.

## TREDE PENNAD

Testeni S. Iann divar benn ar C'hrist da gannaded ar c'honseil bras ha d'he ziskiblien *(S. Iann, I, 19-34)*.

---

*Traou ar religion a veze reizet etouez ar Jusevien gant eur c'honseil bras a ioa ennhan unneg den ha tri-ugent rannet e tri rumm : prinsed ar veleien, an doctored ha pennou-bras ar bobl. Ar beleg-bras a rene anezho.*

Hogen, setu ama testeni Iann, pa gassas ar Jusevien, *ar c'honseil bras,* beleien ha levited deuz Jerusalem d'he gaout evit ober ar goulenman outhan : « Piou out-te ? » Hag ec'h anzavas ha ne nac'has ket ; hag ec'h anzavas : « N'ez oun ket ar Christ. »

— « Petra ta neuze, a c'houlenjont ? Elias out ? » — « N'oun ket, emezhan. » — « Ar prophet out ? *An hini bras a dle dont hervez Moyses ? (1)* » Hag e respontas : « Nann. » Neuze e lavarjont d'ezhan : « Piou out ? evit ma c'hellimp rei respont d'ar re ho deus digasset ac'hanomp ; petra 'lavares ac'hanot da-unan ? » — « Me eo, emezhan, mouez an hini a iou el leac'hiou distro : eünit hent an Aotrou, evel m'hen deus lavaret ar prophet Isaias. »

Ar c'hannaded a ioa Pharisianed, *enebourien da beb nevezenti.* Goulen a rejont outhan ha lavaret a rejont d'ezhan : « Perag-ta neuze e

(1) S. Iann Chrysostom, ap. Fillion, in Jo. I, 21.

vadezes, ma n'out ket ar C'hrist, nag Elias, nag ar Prophet ? » Iann a respontas : « Me a vadez en dour ; mes en ho touez ez eus unan ne anavezit ket ; hen a dle dont var va lerc'h. Lakeat eo huelloc'h egedon : n'oun ket din da ziliamma lassou he voutou. »

An traou-man a dremenas e Bethanii *ar Peree, ha n'e ket e Bethanii ar Judee*, en tu all d'ar Jourden, el leac'h ma roe Iann ar Vadiziant.

Antronoz, Iann a velas Jesus o tont d'he gaout hag e lavaras : « Setu Oan Doue : setu an hini a lam pec'hed ar bed *guelloc'h eged an oan a vez sacrifiet bemdez e Jerusalem*. Heman an hini em eus lavaret divar he benn : var va lerc'h e teu unan a zo lakeat huelloc'h egedon, rag em raog edo. Ha me ne anaien ket anezhan *dre eur sin euz an env* (1) ; mes evit ma vije discuezet en Israel, ez oun deut da vadezi en dour. »

Ha Iann a roas testeni evelhen : « Guelet em eus ar Spered o tisken euz an env evel eur goulm, hag e chomas varnhan. Ha me ne anaien ket anezhan. Mes an hini hen deus digasset ac'hanon da vadezi en dour a lavaras d'in : an neb ma veli ar Spered o tisken hag o chom varnhan, hennez a vadez er Spered-Santel. Hogen, guelet em eus ha roet em eus testeni ez eo Mab Doue. »



(1) Hervez an doctored. Cf. Fillion, in Mat. III, 14.



## PEVARE PENNAD

Kenta diskiblien Jesus. Kenta burzud e Cana
*(S. Iann, I, 35-51 ; II, 1-12)*

---

En devez varlerc'h, Iann a ioa c'hoaz eno gant daou deuz he ziskiblien. Hag o velet Jesus o kerzet e lavaras : « Setu Oan Doue. » Ar geriouze a oue clevet gant an daou ziskibl, hag ez ajont varlerc'h Jesus. Mes Jesus, o veza distroet hag o velet anezho ouz he heul, a lavaras d'ezho : « Petra glaskit ? » Ar re-man a lavaras d'ezhan : « Rabbi », ar pez a zinifi mestr, « E peleac'h e chomit ? » Lavaret a reas d'ezho : « Deuit ha guelit. » Dont a rejont hag e veljont e peleac'h e chome hag e chomjont ganthan en devez-se. Beza oa var dro an degvet heur, *peder heur dioc'h an abardaez.*

Hogen, Andre, breur da Zimon-Per, a ioa unan deuz an daou ho doa clevet Iann hag ho doa heuliet Jesus. Caout a reas da genta he vreur Simon hag e lavaras d'ezhan : « Cavet hon deus ar Messias, » ar pez a zinifi ar C'hrist. Hag her c'hassas da Jesus. Jesus a zellas outhan hag a lavaras : « Te eo Simon, mab da Iann, te vezo hanvet Cephas, » ar pez a zinifi Per *pe Mean.*

Antronoz, Jesus a fellas d'ezhan mont d'ar Galilee, hag e cavas Philipp. Lavaret a reas d'ezhan : « Heul ac'hanon. » Philipp a ioa deuz Bethsaïda, kear Andre ha Per.

Philipp a gavas Nathanael, *pe Barthelemy,* hag a lavaras d'ezhan : « Cavet hon deus an hini a zo scrivet divar he benn gant Moyses, el lezen, ha gant ar bropheted : Jesus a Nazareth, mab da Joseph. » Mes Nathanael a lavaras d'ezhan : « Hag eun dra vad bennag a c'hell dont euz Nazareth ? » Philipp a lavaras d'ezhan : « Deus hag e veli. »

Jesus a velas Nathanael o tont hag a lavaras divar he benn : « Setu aze eur guir den a Israel, n'eus ket a droidellerez ennhan. » Nathanael a lavaras d'ezhan : « Penaoz ec'h anavezit-hu ac'hanon ? » Jesus a respontas d'ezhan : « Araog ma oues galvet gant Philipp, pa edos dindan ar vezen fiez, e velis ac'hanot. » Nathanael a respontas : « Mestr, c'houi eo Mab Doue, c'houi eo roue Israel. » Mes Jesus a lavaras d'ezhan : « Abalamour m'am eus lavaret d'id e velis ac'hanot dindan ar vezen fiez, e credes : brassoc'h eged an dra-ze a veli. » Hag e lavaras d'ezhan : « E guirionez,

e guirionez, me a lavar d'ehoc'h : guelet a reot an env digor hag elez Doue o pignat hag o tisken var Mab an den. »

Tri devez goude ez oa eun eured e Cana er Galilee, ha mamm Jesus a ioa eno. Jesus a oue pedet ive d'an eured gant he ziskiblien. Diouer o veza savet var ar guin, mamm Jesus a lavaras d'ezhan : « N' ho deus ket a vin. » Jesus a lavaras d'ezhi : « Maouez, *(er zao-heol e vez roet an hano-ze memez d'ar vamm)*, maouez, petra c'hoantait-hu diganen ? Va heur n'eo ket deut c'hoaz. » He vamm, *o c'houzout oa silaouet*, a lavaras d'ar jervicherien : « Grit kement a lavaro d'ehoc'h. » Hogen, bez' ez oa eno c'huec'h pod-mean a jerviche d'ar Jusevien evit en em voalc'hi hervez al lidou. E peb hini anezho ez ea daou pe dri muzul, *80 pe 120 litrad*. Jesus a lavaras d'ezho : « Cargit ar podou a zour. » Hag e cargjont anezho beteg ar ginou. Jesus a lavaras d'ezho : « Tennit breman ha cassit da vestr ar banked. » Hag e rejont. Mestr ar banked a danvas an dour troet e guin. Ne c'houie ket euz a beleac'h e teue ; mes ar jervicherien a c'houie, hi ho doa tennet an dour. Kerkent mestr ar banked a c'halvas an den nevez hag a lavaras d'ezhan : « Ar guin mad a vez servichet da genta, ha pa vez tommet d'an dud, an hini falloc'h : mes te a peus dalc'het ar guin mad beteg ar mare-man. »

Setu aze kenta burzud Jesus, a oue great e Cana er Galilee. *Dre eno*, e tiscuezas he c'hloar, hag he ziskiblien a gredas ennhan *startoc'h*.

Goudeze e tiskennas da Gapharnaum gant he vamm, gant he gendirvi ha gant he ziskiblien. Chom a rejont eno eun neubeut deveziou.

# EIL RANN

## Euz ar c'henta gouel Pask d'an eil

---

## KENTA PENNAD

Jesus a ia da Jerusalem hag a daol ar varc'hadourien er meaz euz an Templ *(S. Iann, II, 13-25)*.

---

*Templ Jerusalem a ioa eur blassen vras ha carre, clozet gant mogeriou. En he c'hreiz ez oa perzier, el leac'h ma kemere ar Jusevien perz er zacrifissou, dindan an amzer. Er penn izela edo porz ar merc'hed : huelloc'h, hini ar goazed ; huelloc'h c'hoaz, hini ar veleien. Er penn huela edo al leac'h-santel, rannet e diou loden gant eur vouel vras meurbed. Al leac'h-santel ebken a ioa goloet.*

Pask ar Iusevien a ioa tost, ha Jesus a bignas da Jerusalem. Caout a reas en templ tud a verze ejenned, denved ha coulmed *evit ar zacrifissou*, ha trokerien mouniz azezet *ouz ho zaoliou*. Goude beza great eur scourjez gant kerdin, e cassas an holl er meaz euz an templ, an ejenned hag an denved ive, e feltras mouniz an drokerien hag e tiscaras ho zaoliou. Ha d'ar varc'hadourien coulmed e lavaras : « Cassit an dra-ze ac'han, ha ne rit ket deuz ti va Zad eun ti a verzedigez. »

Neuze he ziskiblien a deuas sonj d'ezho ez eo scrivet : « Aked ho ti a grign ac'hanon. »

Mes ar Jusevien, *tud ar c'honseil bras*, a zavas ho mouez hag a lavaras d'ezhan : « Dre be viracl e tiscuezit-hu d'eomp oc'h eus guir da ober an traou-ze ? » Jesus a respontas : « Discarit an templ-man, hag e tri devez me her savo adarre. » Ar Jusevien a lavaras : « C'huec'h vloaz ha daou-ugent a zo lakeat da zevel an templ-man, ha c'houi hen assavo e tri devez ? »

Mes Jesus a gomze deuz templ he gorf a zo *Doue o chom ennhan*. Pa oue savet beo euz a douez ar re varo, e teuas sonj d'he ziskiblien deuz ar pez hen doa lavaret, hag e credjont er Scritur hag er gomz hen doa discleriet Jesus.

Epad ma edo e Jerusalem evit ar Pask, d'an deiz gouel, calz a gredas en he hano o velet ar burzudou a rea. Mes Jesus n'en em fizie ket ennho, abalamour m'ho anaie holl ha n'oa ket red e roje unan bennag testeni d'ezhan deuz eun den : gouzout a rea he-unan petra 'ioa en den.

## EIL PENNAD

Diviz Hor Zalver gant Nicodem *(S. Iann, III, 1-21)*

---

Bez' ez oa etouez ar pharisianed eun den hanvet Nicodem, unan deuz pennou bras ar Jusevien. Dont a reas da gaout Jesus en noz hag e lavaras d'ezhan : « Mestr, gouzout a reomp ez oc'h deut euz Doue evit kelen, rag nicun ne c'hell ober ar burzudou a rit, ma n'ema ket Doue ganthan. »

Jesus a respontas d'ezhan : « E guirionez, e guirionez, me a lavar d'id : ma ne c'han ket unan bennag a nevez, ne c'hell ket guelet rouantelez Doue. » Nicodem a lavaras d'ezhan : « Penaoz e c'hell an den genel, pa 'z eo coz ? Daoust hag e c'hell mont adarre e corf he vamm hag asgenel ? » Jesus a respontas : « E guirionez, e guirionez, me a lavar d'id : ma ne c'han ket unan bennag a nevez euz an dour hag ar Spered-Santel *dre ar vadiziant* (1), ne c'hell ket mont e rouantelez Doue.

» Ar pez a zo ganet euz ar c'horf a zo corf, *n'hen deus nemet buez ar bed-man* ; ar pez a zo ganet euz ar Spered, *euz Spered Doue*, a zo spered, *hen deus ar vuez dreist natur*. Na vez ket eta souezet gant ar pez em eus lavaret d'id : red eo d'ehoc'h genel a nevez.

» An avel a c'houez el leac'h ma car ; clevet a res he vouez, mes ne anavezes ket euz a

---

(1) Conc. Trid., sess. VII, can. 2.

beleac'h e teu na da beleac'h ez a : ar memez tra evit an den a zo ganet euz ar Spered. »

Nicodem a respontas : « Penaoz e c'hell an traou-ze en em gaout ? »

Jesus a lavaras : « Te a zo mestr en Israel, ha ne anavezes ket an traou-ze ? E guirionez, e guirionez, me a lavar d'id : ni a lavar ar pez a c'houezomp ha ni a ro testeni déuz ar pez hon deus guelet, mes c'houi ne zigemerit ket hon testeni.

» Me am eus comzet d'ehoc'h deuz traou an douar *hag a c'hellit da anaout essoc'h evel an asgenel*, ha ne gredit ket. Penaoz e credot-hu, ma comzan d'ehoc'h deuz traou an env, *evel deuz ginivelez Mab Doue a holl-viscoaz ?* Rag den n'eo pignet en env nemet an hini a zo diskennet euz an env, Mab an den a zo en env *abalamour ma 'z eo ive Mab Doue* (1). Hag evel Moyses a zavas ar zerpant *coueor* en dezert, evelse e rank beza savet Mab an den *ouz ar groaz*, evit ne d-ei ket da goll an neb a gred ennhan, mes m'han dezo ar vuez peurbadus.

» Rag Doue hen deus caret kement ar bed m'han deus roet he Vab unic evit ne d-ei ket da goll an neb piou bennag a gred ennhan, mes m'han dezo ar vuez peurbadus. Doue n'hen deus ket casset he Vab er bed evit barn, *evit condaoni* ar bed, mes evit ma vezo ar bed saveteet ganthan. An hini a gred ennhan n'eo ket barnet ; an hini ne gred ket a zo barnet a-vreman, abalamour ne

(1) Er bed edo en he natur den, en env, en he natur Doue, ganet euz he vamm, chomet gant he Dad. (*S. Augustin*).

gred ket en hano Mab unic Doue. Hogen, setu ama ar varnedigez : ar sclerijen a zo deut er bed, hag an dud ho deus caret muioc'h an denvalijen eged ar sclerijen ; rag ho oberou a ioa fall, ha piou bennag a ra an droug a gassaa ar sclerijen ha ne deu ket d'ar sclerijen, gant aon na ve condaonet he oberou. Mes an hini a heul ar virionez a deu d'ar sclerijen, evit ma vezo dizoloet he oberou, abalamour ma 'z int great e Doue. »



## TREDE PENNAD

Iann Vadezour a ro eun diveza testeni da Jesus hag a zo taolet er prison *(S. Iann, III, 22-36 ; S. Lucas, III, 19-20).*

---

Goudeze Jesus a deuas gant he ziskiblien e douar ar Judee ; eno e chome gantho hag e vadeze *dre ho daouarn.* Iann ive a vadeze en Ennon e kichen Salim, abalamour ma 'z oa calz dour eno. An dud a deue hag a veze badezet, rag Iann n'oa ket c'hoaz lakeat er prison.

Hogen, sevel a reas caoz etre diskiblien Iann hag ar Jusevien divar benn an en em voalc'hi hervez al lidou. An diskiblien a deuas da gaout Iann hag a lavaras d'ezhan : « Mestr, an hini a ioa ganehoc'h en tu all d'ar Jourden, da biou ho peus roet testeni, setu e vadez, hag an holl a ia davedhan. »

Iann a respontas : « Ne c'hell den caout nemet ar pez a zo roet d'ezhan euz an env. C'houi hoc'h-unan a ro testeni d'in em eus lavaret : n'oun ket ar C'hrist, mes casset oun dirazhan.

« An hini hen deus ar plac'h nevez-dimezet eo ar pried ; *Jesus eo pried an dud a en em ro d'ezhan ;* mes mignon ar pried, *an hini en deus labouret da rei an dud-ze d'ezhan,* hag a zo aze hag he zilaou, hennez a gemer laouenedigez o clevet mouez ar pried : al laouenedigez-se am eus en he fez. Hen a dle creski ha me bihanaat.

» An hini a deu euz an huel a zo dreist an holl.

An hini a deu euz an douar a zo euz an douar hag a gomz euz an douar. An hini a deu euz an env a zo dreist an holl. Testeni a ro d'ar pez hen deus guelet ha clevet, ha den ne zigemer he desteni (1). An hini hen deus digemeret he desteni, hen deus anzavet ez eo guirion Doue. An hini a zo casset gant Doue a lavar comzou Doue ; rag Doue ne vuzul ket donezon ar Spered *da ene Jesus* (2). An Tad a gar ar Mab ha lakeat hen deus peb tra etre he zaouarn. An hini a gred er Mab hen deus ar vuez peurbadus ; an hini ne gred ket er Mab, ne velo ket ar vuez, mes buhanegez Doue a jom varnhan. »

*Varlerc'h an dra-man,* Iann a scandalas Herodes divar benn Herodiades, greg he vreur, hag an holl droug all hen doa great. Herodes a lakeas an torfed-man var ar re all : taoler a reas Iann er prison.



(1) An neubeut tud a zigemer testeni Jesus a zo e giz netra evit Iann, kement a c'hoant hen deus da velet an holl o credi ennhan.

(2) Cf. Col. I, 19.

## PEVARE PENNAD

Diviz Jesus gant ar Zamaritanez *(S. Iann, IV, 1-42)*

---

Ar Pharisianed a glevas e rea Jesus muioc'h a ziskiblien hag e vadeze muioc'h eged Iann, — beza ma n'eo ket Jesus a vadeze, mes he ziskiblien. — Kerkent ma c'houezas Jesus an dra-ze, e kuiteas ar Judee hag ez eas adarre d'ar Galilee. Red oa d'ezhan tremen dre ar Samarii. Dont a reas eta da eur gear deuz ar Samarii, hanvet Sichar, e kichen an douarou a roas Jacob d'he vab Joseph. Eno edo puns Jacob.

Jesus, scuiz gant an hent, a azezas eb mui var ginou ar puns. Beza oa var dro ar c'houec'hvet heur, *creiz-deiz*. Eur vaouez deuz Samarii a deuas da gerc'hat dour. Jesus a lavaras d'ezhi : « Ro d'in da eva. » Rag he ziskiblien a ioa eat e kear evit prena boued. Ar vaouez-se deuz Samarii a lavaras d'ezhan : « Penaoz, c'houi, a zo juseo, e c'houlennit-hu da eva diganen-me, a zo Samaritanez ? » Rag ar Jusevien ne zarempredont ket ar Zamaritaned *schismatic*. Jesus a respontas d'ezhi : « Ma c'h-anavezfes donezon Doue ha piou a lavar d'id : ro d'in da eva, te martreze as pije goulennet diganthan, hag hen dije roet d'id dour beo. » Ar vaouez a lavaras d'ezhan : « Aotrou, n'ho peus netra evit tenna hag ar puns a zo doun : euz a beleac'h ta ho peus dour beo ? Ha brassoc'h oc'h-hu eged hon tad Jacob hen deus roet ar puns-man d'eomp,

goude beza efet anezhan he-unan gant he vugale hag he jatal ? »

Jesus a respontas d'ezhi : « An neb piou bennag a ef deuz an dour-ze hen dezo sec'hed adarre ; mes an hini hen dezo efet deuz an dour a roin d'ezhan, n'hen dezo mui a zec'hed morse ; ouspenn, an dour a roin d'ezhan a deuio da veza ennhan eun eienen hag a strinko evit ar vuez peurbadus. *Dour ar c'hras a dorr sec'hed an ene hag a gass d'ar baradoz* (1). » Ar vaouez a lavaras d'ezhan : « Aotrou, roit d'in deuz an dour-ze, evit n'am bezo ket mui a zec'hed ha ne deuin ket mui ama da denna. »

Jesus a lavaras d'ezhi : « Kea, galv da bried ha deus ama. » Ar vaouez a respontas : « N'em eus pried ebed. » Jesus a lavaras d'ezhi : « Lavaret mad e peus : n'em eus pried ebed ; rag pemp pried e peus bet, ha breman an hini a peus n'e ket da bried eo : Guir e peus lavaret. »

Ar vaouez a lavaras d'ezhan : « Aotrou, guelet a ran ez oc'h eur prophet. Hon tadou ho deus adoret var ar menez-man (2) ha c'houi, *Jusevien*, a lavar eo Jerusalem al leac'h ma tleer adori. » Jesus a lavaras d'ezhi : « Maouez, cred ac'hanon, dont a ra an heur ha ne vezo ket mui ar menez-man, na Jerusalem, al leac'h ma c'hadorot an Tad *hervez al lezen.* C'houi 'ador ar pez ne anavezit ket ; ni 'ador ar pez a anavezomp, rag ar zilvidigez a deu euz ar Ju-

---

(1) Pe seurt dour a rei, a c'houlen S. Augustin, nemet an hini a zo lavaret divar he benn : **Ennhoc'h**, o Doue, eman feunteun ar vuez ? (Fillion, in Jo. IV, 13).

(2) Ar menez Garizim a ioa e kichen puns Jacob.

sevien. Mes dont a ra an heur, ha breman eo, hag an dud a vir religion a adoro an Tad e spered hag e guirionez : *enori a reint Doue dreist holl en ho c'halon* (1) *ha kinnig a reint ar guir zacrifis a zo merket dre ar zacrifissou coz.* Rag an Tad a glask hevelep tud d'hen adori. Doue a zo Spered, hag ar re 'ador anezhan a dle adori e spered hag e guirionez. »

Ar vaouez a lavaras d'ezhan : « Gouzout a ran e teu ar Messias », an hini 'zo hanvet Christ, « pa vezo deut, e tesko d'eomp peb tra. » Jesus a lavaras d'ezhi : « Ar C'hrist oun, me a gomz ganez. »

Kerkent e teuas he ziskiblien, hag ez oant souezet abalamour ma komze gant ar vaouez. *Eun doctor Juseo ne blije ket ganthan kelen eur vaouez.* Nicun goulzgoude ne lavaras : « Petra 'c'houlennit-hu, ha perag e comzit-hu ganthi ? »

Ar vaouez, o lezel eno he fod-dour, a ieas e kear hag a lavaras d'an dud : « Deuit da velet eun den hag en deus lavaret d'in kement am eus great : daoust ha n'e ket hen ar C'hrist ? » Mont a rejont eta er meaz deuz kear hag e teuent d'he gaout.

Etretant he ziskiblien a rea d'ezhan ar bedenman : « Mestr, drebit. » Mes hen a lavaras d'ezho : « Me am eus eur boued da zribi ne anavezit ket. » An diskiblien a lavare an eil d'egile : « Daoust hag unan bennag hen deus

---

(1) Ma claskes eul leac'h santel bennag evit pedi, a lavar S. Augustin, gra euz da galon eun templ da Zoue ha ped ennot da-unan. — Ap. Fillion, in Jo, IV, 23.

digasset d'ezhan da zribi ? » Jesus a lavaras d'ezho : « Va bevans eo ober bolontez an hini hen deus va c'hasset ha peur-echui he labour. Ne lavarit-hu ket : pevar miz c'hoaz hag eman an eost ? Ha me a lavar d'ehoc'h : savit ho taoulagad ha guelit ar meaziou : guenn int dija evit an eost, *an eneou ' zo dare : ar zamaritaned, gant ho mantellou guenn, a deu euz ho c'hear d'am c'haout* (1). An eoster hen deus he c'hopr hag a zestum frouez evit ar vuez peurbadus, en hevelep doare ma 'z eus laouenedigez er memez amzer evit an hader hag evit an eoster. Rag ar pez a lavarer a zo guir en taol-man : unan a had, eun all a eost. Me am eus casset ac'hanoc'h da eosti ar pez n'ho peus ket labouret ; re all ho deus labouret, *Moyses, ar bropheted, me va-unan* (2), ha c'houi a zo eat en ho labouriou. »

Hogen calz Samaritaned euz ar gear-ze a gredas ennhan var ger ar vaouez a roe d'ezhan an testeni-man : lavaret hen deus d'in kement am eus great. Pa oue deut ar Zamaritaned d'he gaout e pedjont anezhan da jom er vro. Chom a reas eno daou zevez ha calz muioc'h a gredas ennhan varlerc'h he brezegennou. Hag e lavarent d'ar vaouez : « Breman n'eo ket mui var da c'her e credomp, rag honunan hon deus clevet hag e c'houezomp ez eo e guirionez Salver ar bed.

---

(1) S. Iann Chrysostom, ap. Fillion, in Jo. IV, 35).

(2) Fillion, in Jo. IV, 38.

## PEMPED PENNAT

Jesus a bare mab eun offiser e Cana, a brezeg e Nazareth hag a zistro da Gapharnaum. *(S. Vaze, IV, 12-17 ; S. Marc, I, 14-15; S. Lucas, IV, 14-30 ; S. Ian, IV, 43-54).*

---

Daou zevez goude, pa glevas Jesus oa lakeat Iann er prison, ez eas kuit ac'hano hag ec'h en em dennas er Galilee, bleniet gant ar Spered. *Ne d-eas ket goulzgoude var eün da Nazareth ;* rag Jesus he-unan a roas testeni ne vez ket eur prophet enoret en he vro. Prezeg a rea aviel rouantelez Doue : « Deut eo an amzer, emezhan ; rouantelez Doue a zo tost : grit pinijen ha credit en Aviel. »

Tud ar Galilee hen digemeras mad : guelet ho doa kement hen doa great e Jerusalem da zeiz ar gouel ; rag hi a ioa deut ive da zeiz ar gouel. He vrud a en em skignas dre ar vro a bez. Kelen a rea en ho zynagogou, *pe ilizou ar Jusevien,* ha meulet e veze gant an holl. Dont a reas adarre da Gana er Galilee, el leac'h m'han doa great guin deuz dour. Hogen, eun offiser d'ar roue, *Herodes Antipas* a ioa clanv he vab e Capharnaum. Pa glevas e teue Jesus euz ar Judee d'ar Galilee ez eas d'he gaout hag e pede anezhan da zisken *beteg Capharnaum* ha da barea he vab ; rag dare oa da vervel. Jesus a lavaras d'ezhan *ha d'ar re all :* « Ma ne velit ket burzudou ha miraclou, ne gredit ket. » An offiser a lavaras d'ezhan : « Aotrou, diskennit araog ma varvo va mab. »

Jesus a lavaras d'ezhan : « Kea, da vab a zo leun a vuez. » An den-ze a gredas er gomz a lavaras Jesus d'ezhan, hag ez eas kuit.

Hogen, pa ziskenne da Gapharnaum, he jervicherien a deuas d'hen diambroug hag a roas kelou d'ezhan oa pare he vab. Goulen a rea outho an heur ma velleas he vab. Lavaret a rejont d'ezhan : « Deac'h d'ar zeizvet heur, *da eun heur goude creiz-deiz*, an derzien a guiteas anezhan. » An tad a anavezas oa d'an heur-ze e lavaras Jesus d'ezhan : « Da vab a zo leun a vuez. » Hag e credas, hên hag he famill a bez.

Hennez eo an eil burzud a reas Jesus e *Cana*, pa zistroas euz ar Judee d'ar Galilee.

Dont a reas ive da Nazareth, el leac'h m'oa bet maget, ha da zeiz ar Sabbat, *pe ar zadorn, deiz an ehan hag ar beden evit ar Jusevien*, ez eas er synagog hervez he gustum. Sevel a reas da lenn, hag e oue kinniget d'ezhan levr ar prophet Isaias. (1) Ractal ma tirollas al levr *(levriou ar boblou coz, scrivet gant an dorn, a veze rollet)* e couezas var al leac'h a ioa scrivet ennhan : « Spered an Aotrou a zo varnon : setu perag hen deus sacret ac'hanon gant oleo, casset ac'hanon da gemenn ar c'helou mad d'ar re baour, da barea an dud a zo rannet ho c'halon, da brezeg an dilivrans d'ar sclaved ha distro ar gueled d'ar re a zo dall, da lakaat e frankiz ar re a zo brevet, da embann bloavez a c'hras an Aotrou ha deiz ar justis. »

---

(1) Hervez Philon, peb juseo a c'helle lenn ha displika ar Scritur er Synagog.

P'han doa Jesus rollet al levr, e roas anezhan d'ar servicher hag ec'h azezas. Daoulagad an holl er Synagog a ioa o para varnhan. Lavaret a reas d'ezho da genta : « Hirio e teu da vir ar Scritur-ze epad ma silaouit ac'hanon. » An holl a roe testeni d'ezhan, a ioa souezet gant ar c'homzou a c'hras a deue euz he c'hinou hag a lavare : « Daoust ha n'eo ket heman mab Joseph ? » *Ne gredent ket oa ar Messias.*

Neuze e lavaras d'ezho : « A dra zur c'houi a lakeio dirazon al lavar-man : louzaouer, en em bare da unan. An traou bras oc'h eus great e Capharnaum, var hon eus clevet, grit anezho ama, en ho pro. E guirionez, eme Jesus, me a lavar d'ehoc'h : prophet ebed ne vez digemeret mad en he vro. *Abalamour ne gredit ket, ne c'hellan ober burzud ebed en ho touez.* Me a lavar d'ehoc'h e guirionez : e deveziou Elias ez oa calz intanvezed en Israel, pa oue clozet an env epad tri bloaz ha c'huec'h miz ha pa oue eun naounegez vras var an douar holl ; hogen, Elias ne oue ket casset daved unan anezho, mes daved eun intanvez deuz Sarepta e bro Sidon. Calz tud lor a ioa ive en Israel e amzer ar prophet Elisee ; nicun anezho na oue pareet, mes Naaman ar Syrian. »

O clevet kement-se, an holl er synagog a oue carget a gounnar. Sevel a rejont, taoler a rejont anezhan er meaz euz kear ha cass a rejont anezhan beteg kern ar menez m'edo ho c'hear savet varnhan. C'hoantaat a reant hen taoler d'an traon. Mes hen, o tremen en ho c'hreiz, a ieas kuit.

Goude ma kuiteas kear Nazareth e teuas da

jom da Gapharnaum var ribl ar mor, var harzou Zabulon ha Nephthali, evit ma teuje da vir ar pez hen doa lavaret Isaias : « Douar Zabulon ha douar Nephtali, hent ar mor en tu all d'ar Jourden, Galilee ar baianed !. Ar vroad a ioa azezet en denvalijen hen deus guelet eur sclerijen vras, hag an deiz a zo tarzet d'ar re a jome e bro tenval ar maro. »

Azaleg neuze Jesus a en em lakeas da brezeg ha da lavaret : « Grit pinijen ; rag rouantelez an env a zo tost. »



## CHUEC'HVET PENNAD

Ar besketerez burzudus. Ar besketerien tud. *(S. Vaze, IV, 18-22; S. Marc, I, 16-20; S. Lucas, V, 1-11).*

---

Eun deiz ma edo e kichen lenn Jenezareth, ar bobl a en em daolas varnhan evit clevet comzou Doue. Guelet a reas diou vag arzaoet e ribl al lenn ; ar besketerien a ioa diskennet hag a voalc'he ar rouejou. Pignat a reas en unan deuz ar bagou a ioa da Zimon hag e pedas anezhan d'he fellaat eun neubeut dioc'h an douar. O veza azezet, e kelenne ar bobl euz ar vag.

Pa ehanas da brezeg e lavaras da Zimon : « Cass d'al larg, ha taolit ho rouejou evit ar besketerez. » Simon a respontas : « Labouret hon deus epad an noz eb kemeret netra ; mes, var ho ker, e taolin ar roued. » Simon, hanvet Per, hag Andre, he vreur, a daolas eta ho roued er mor. Pa oue great an dra-ze, e pakjont eun niver ker bras a besked, ma torre ho roued. Neuze e rejont sin da genseurted a ioa en eur vag all evit ma teujent d'ho zicour. Dont a rejont hag e cargjont kement an diou vag, ma edont varnez goueledi. O velet an dra-ze, Simon-Per a gouezas da zaoulin Jesus en eur lavaret : « Pellait diouzin, Aotrou, rag me a zo eur pec'her. » Varlerc'h ar besketerez ho doa great, edo e creiz an estlamm, hen ha kement hini a ioa ganthan, kercoulz hag he genseurted,

Iann ha Jakes, bugale Zebedee, a *ioa chomet var an aot hag a vele ac'hano kement a dremene*. Mes Jesus a lavaras da Zimon : « Na gemer ket aon ; hiviziken eo tud a baki. » Hag o comz ouz Simon hag Andre : « Deuit ganen, emezhan ; me a reio ac'hanoc'h pesketerien tud. » Neuze e tigasjont ho bag d'an aot hag e tilezjont peb tra evit heul anezhan.

O veza eat eun tammic larkoc'h Jesus a velas Jakes, mab Zebedee, ha Iann, he vreur, o tressa hag o kempen ho rouejou en ho bag : var an eur e c'halvas anezho. Hag hi, o tiscregi deuz ho rouejou hag o lezel ho zad Zebedee er vag gant he vevelien, a heulias anezhan.

~~~~~~~~~~~~~~~~
~~~~~~~~~~~~~~~~

## SEIZVET PENNAD

Pareans eun den kemeret gant an diaoul. Pareans mamm-gaer Per ha calz re all e Capharnaum hag er Galilee. (*S. Vaze, VIII, 14-17 ; IV, 23-25 ; S. Marc, I, 21-39 ; S. Lucas, IV, 31-44*).

---

Mont a rejont e Capharnaum. Da zeveziou ar Sabbat, Jesus a iea er synagog hag a gelenne anezho. Estlammet oant gant he gelennadurez, rag kelen a rea evel unan hag hen deus galloud, ha n'e ket evel an doctored. Hogen, bez' ez oa en ho zynagog eun den kemeret gant eur spered hudur, a *ioa eat an drouc-spered en he gorf*, hag ec'h en em lakeas da ioual gant eur vouez crenv : « Lezit ac'hanomp. Petra falvezit diganeomp, Jesus a Nazareth ? Ha deut oc'h evit hor c'holl ? Me ' c'hoar piou oc'h : c'houi eo Sant Doue. » Jesus a c'hourdrouzas anezhan en eur lavaret : « Tav ha kea euz an den-ze. » Neuze ar spered hudur he fourgassas, he strinkas d'an douar, e creiz an dud, hag a ieas er meaz anezhan en eur daoler eur iouaden vras, mes eb noazout d'ezhan.

An holl a oue souezet ha spontet hag a c'houlenne an eil digant egile : « Petra eo an dra-man ? Petra eo ar gelennadurez nevez-man ? Setu e kemenn gant galloud ha nerz d'ar sperejou hudur hag e sentont outhan, hag ez eont kuit. »

Hag he vrud a en em skignas dioc'htu dre holl vro ar Galilee.

Jesus a ieas kerkent er meaz euz ar synagog hag a deuas da di Simon hag Andre, gant Jakes ha Iann.

Hogen, mamm-gaer Simon a ioa dalc'het en he guele gant eun derzien vras. Dioc'htu e comzjont anezhi d'ezhan hag her pedjont evithi. Tostaat a reas, hag o veza kemeret he dorn, e tibradas anezhi hag e kemennas d'an derzien. Kerkent an derzien a ieas kuit, hi a zavas hag e serviche anezho.

Dioc'h ar pardaez, var dro cuz-heol, kement hini ho doa tud clanvidic, dalc'het gant meur a fallentez, ha tud kemeret gant an diaoul, a zigasse anezho d'ezhan. Kear holl a ioa destumet dirag an or. Jesus a lakea he zaouarn var beb hini hag a baree an holl. Gant eur ger e casse kuit an diaoulou, hag ar re-man a iea kuit euz calz tud en eur ioual hag en eur lavaret : « C'houi eo Mab Doue. » Mes hen a scandale anezho hag a zifenne outho lavaret : « Ni c'hoar ez oc'h ar C'hrist. »

Evelse e teue da vir ar pez a ioa bet lavaret gant ar prophet Isaias : « Kemeret hen deus hor fallenteziou ha douget hen deus hor c'hlenvejou. » *Pareans ar c'horf a ioa eur skeuden deuz pareans an ene.*

Jesus a zavas mintin mad hag a ieas kuit en eul leac'h distro. Eno e pede. Simon hag ar re a ioa ganthan a ieas var he lerc'h. O veza he gavet, e lavarjont d'ezhan : « An holl a glask ac'hanoc'h. » Hag e lavaras d'ezho : « Deomp d'ar c'heriadennou ha d'ar c'heariou tosta evit ma prezegin ennho, rag evit an dra-ze oun deut. »

Ar bobl a glaske Jesus a deuas beteg ennhan hag a zalc'he anezhan gant aon n'ez aje dioutho. Lavaret a reas d'ezho : « Prezeg a rankan aviel rouantelez Doue d'ar c'heariou all, rag evit an dra-ze oun casset. »

Ha Jesus a rea an dro d'ar Galilee a bez, o kelen en ho zynagogou, o prezeg aviel ar rouantelez hag o parea peb clenved ha peb fallentez etouez ar bobl. He vrud a en em skignas dre ar Syrii a bez, hag e oue digasset d'ezhan an oll dud a en em gave fall, tizet gant meur a glenved ha meur a boan, tud kemeret gant an diaoulou, tud loariet, *pe tud hag a goueze e droug-sant*, tud seizet, hag e pareas anezho. Eun niver bras a dud a heulias anezhan deuz ar Galilee, an Decapol, Jerusalem, ar Judee ha deuz an tu all d'ar Jourden. (1)



(1) An Decapol a ioa deg kear a veve dindan ar Romened en avel viz deuz an Douar Zantel. « An tu all d'ar Jourden, » a ioa hanvet ive Peree.

## EIZVET PENNAD

Pareans eun den lor. Distro da Gapharnaum ha pareans eun den seizet. *(S. Vaze, VIII, 2-4 ; IX, 1-8 ; S. Marc, I, 40-45 ; II, 1-12 ; S. Lucas, V, 12-26).*

---

Epad mad edo Jesus en eur gear, eun den goloet a lorgnez he velas hag a dosteas en eur bedi. Hen adori a reas, pleget he c'hlin ha stouet he benn d'an douar, hag e lavaras : « Ma fell d'ehoc'h, Aotrou, e c'hellit va fura deuz va lorgnez. » Jesus, o kemeret truez outhan, a astennas he zorn, a douchas outhan hag a lavaras : « Me a fell d'in, bez puret. » A veac'h m'hen doa comzet, al lorgnez a dec'has diouthan, hag e oue pare. Jesus he gassas kuit dioc'htu en eur lavaret d'ezhan gourdrouzus : « Taol evez e lavarfes netra da zen ; mes kea, en em ziscuez da brins ar veleien ha kinnig, en abeg d'as purerez, ar pez hen deus gourc'hemennet Moyses, evit ma servicho d'ezho da desteni. »

Mes hen, pa 'z eas kuit, a en em lakeas da incanti ha da vruda ar pez a ioa c'hoarvezet, en hevelep doare ma ne c'helle ket Jesus mont a-vel d'an holl en eur gear bennag eb na deuje calz tud da en em zestum dirazhan evit he zilaou ha beza pareet deuz ho fallenteziou. Mont a ranke kuit hag en em denna el lec'hiou distro evit pedi. Goulzgoude, strolladou tud a deue d'he gaout euz a beb leac'h.

Eun devez bennag goude, Jesus a bignas en eur vag, a reas an treiz hag a deuas da Gapharnaum, he gear *nevez*. Azeza 'reas en eun ti hag e kelenne. Pharisianed ha doctored al lezen, deut euz peb keriaden ar Galilee, ar Judee ha Jerusalem, a ioa azezet *en dro d'ezhan*. Pa oue clevet edo en ti, an dud a en em zestumas ken niverus ma n'oa ket a blas d'ezho, memez dirag an or. Prezeg a rea d'ezho, ha galloud an Aotrou a en em ziscueze evit ho farea.

Setu e teuas pevar den a zouge eun den seizet, astennet var eur guele. Clask a reant he gass en diabarz hag he lakaat dirazhan. Mes, o veza ne gavent tu ebed da gass anezhan ebarz abalamour d'ar foul, e pignjont var an doen *a ioa plat, hervez giz ar vro*. Distei a rejont an ti, ha dre an toull, e tiskenjont e creiz, dirag Jesus, ar guele m'edo varnhan an den seizet. O velet ho feiz, Jesus a lavaras d'an den seizet : « Va mab, bez fizians : da bec'hejou a zo pardonet d'id. »

An doctored hag ar Pharisianed a ioa azezet eno a lavare e goueled ho c'halon : « Petra 'lavar ta ? Blasphemi a ra. Piou a c'hell pardoni ar pec'hejou nemet Doue ebken ? » Ractal Jesus a c'houezas anezhan he-unan ar pez a zonjent en ho spered, hag e lavaras d'ezho : « Perag e sonjit an traou fall-ze e goueled ho calon ? Petra ' zo essoc'h, lavaret d'an den seizet : da bec'hejou a zo pardonet d'id, pe lavaret : sao, kemer da vele ha kerz ? » Evit ma c'houezoc'h hen deus Mab an den var an douar ar c'halloud da bardoni ar pec'hejou :

« Me a lavar d'id, emezhan d'an den seizet, sao, kemer da vele ha kerz d'ar gear. »

Kerkent e savas hag e sammas ar guele m'edo astennet varnhan, ha dirag an holl, ez eas d'he di en eur veuli Doue. Ar bobl, souezet bras ha spontet, a veule Doue da veza roet d'an dud eun hevelep galloud, ha peb hini a lavare : « Hirio hon deus guelet burzudou ; biscoaz n'hon doa guelet hevelep traou. »



## NAVET PENNAD

Galvedigez S. Vaze. Eur banked en he di. *(S. Vaze, IX, 9-17 ; S. Marc, II, 13-22 ; S. Lucas, V, 27-39)*.

---

Goudeze Jesus a ieas euz an ti etrezeg ar mor adarre, hag an holl foul a deue d'he gaout, hag e kelenne anezho. Hogen, o tremen, e velas azezet e bureo ar guiriou eur publican, hanvet Levi, pe Maze, mab Alphee, hag e lavaras d'ezhan : « Heul ac'hanon. » Hag o tilezel peb tra, e savas hag ec'h heulias anezhan.

Maze a reas d'ezhan eur banked bras en he di. Calz publicaned ha pec'herien a ioa ouz taol gant Jesus ha gant an niver bras a ziskiblien a heulie anezhan. An doctored hag ar Pharisianed, o velet e trebe gant ar publicaned hag ar bec'herien, a c'hrosmole hag a lavare d'an diskiblien : « Perag e treb hag ec'h ev ho mestr gant ar publicaned hag ar bec'herien ? » O veza clevet an dra-ze, Jesus a lavaras d'ezho : « N'e ket ar re yac'h ho deus ezom deuz al louzaouer, mes ar re glanv. Kit ta, ha lakit en ho skiant ar pez a zinifi : muioc'h e plij d'in an drugarez eged ar zacrifis, *a lavar Doue dre c'hinou ar prophet* ; rag n'oun ket deut da c'hervel an dud just d'ar binijen, mes ar bec'herien. »

Hogen, bez' ez oa eno diskiblien Iann ha Pharisianed boazet da iun. Tostaat a rejont hag e lavarjont : « Perag diskiblien Iann hag ar Pha-

risianed a iun aliez hag a ra pedennou, hag ho re-c'houi a zreb hag a ev, e leac'h iun ? » Jesus a lavaras d'ezho : « Daoust hag e c'hellit ober da vignoned an den nevez-dimezet iun hag en em c'hlac'hari keit ha ma chom gantho, *keit ha ma chom gant an dud Mab Doue hen deus kemeret ho ouenn ?* Epad ma chom gantho an den nevez ne c'hellont ket iun. Dont a reio deveziou ma vezo tennet digantho : en deveziou-ze e iunint. »

Lavaret a rea ive d'ezho an henveledigezman : « Nicun ne c'hri ouz eur vantel goz eur pez dioc'h eur viskamant nevez ; a hent all, an hini nevez a zo freget ; ar pez nevez n'en em c'hra ket dioc'h ar viskamant coz, a zistag eun tamm diouthan, hag ar rog a zo brassoc'h. *(Ne c'heller ket staga deveriou ar religion nevez ouz religion goz ar Jusevien a heulie c'hoaz an diskiblien).* Den kenneubeut ne lakaa guin nevez e sier-guin *great gant ler* hag a zo coz ; a hent all, ar guin nevez a freuzo ar zier guin, hag e scuillo, hag ar zier a vezo collet. Mes ar guin nevez a ranker da lakaat e sier nevez, ha neuze e vezont miret ho daou. *Ar religion nevez a vezo heuillet gant tud renevezet gant ar Spered-Santel (1).* Pa vez evet guin coz, ne c'hoantaer ket guin nevez dioc'htu ; rag lavaret a rer : an hini coz ar guella. *Lezen an Aviel n'hen deus ket bet amzer c'hoaz da ziscuez eo guelloc'h eged lezen Moyses : da c'hortoz n'eo ket difennet derc'hel d'ar religion goz.*

---

(1) S. Hiler, ap. Fillion, in Mat. IX, 17.

*TREDE RANN*

EUZ AN EIL D'AN TREDE PASK

---

## KENTA PENNAD

Jesus a bare eun den clanv e lenn Bethsaïda e Jerusalem. Prezegen d'ar Jusevien. (*S. Iann, V, 1-47*).

---

Goude kementse edo deiz gouel ar Jusevien, ha Jesus a bignas da Jerusalem. Beza ' zo e Jerusalem eul lenn *da voalc'hi* an denved *evit ar zacrifis*, hanvet Bethsaïda, e iez an Hebreed, hag hen deus pemp porched. Er porchedou-ze ez oa gourvezet eun niver bras a dud clanv, dall, camm, seizet, a c'hortoze finv an dour. Rag eal an Aotrou a ziskenne beb ar mare el lenn, hag an dour a finve. Ar c'henta a ziskenne el lenn, goude lusk an dour, a baree n'eus fors gant pe glenved e veze dalc'het.

Hogen, bez' ez oa eno eun den a zouge he glenved abaoue eiz vloaz ha tregont. Jesus he velas astennet, hag oc'h anaout e c'hortoze abaoue pell amzer, e lavaras d'ezhan : « C'hoant as peus da veza pare ? » An hini clanv a respontas d'ezhan : « N'em eus den da daoler ac'hanon el lenn pa vez fourgasset an dour ; epad ma 'z an, eun all a zisken em raog. » Jesus a lavaras d'ezhan : « Sao, samm da vele ha kerz. » Kerkent an den-ze a oue pareet, hag e sammas he vele, hag e kerze.

Hogen, an deiz-se oa ar Sabbat. Ar Jusevien eta, *ar pennou bras*, a lavare d'an hini a ioa bet pareet : « Ar Sabbat eo ; ne c'belles ket dougen da vele. » Respont a reas d'ezho : an hini hen deus va fareet hen deus lavaret d'in : « Samm da vele ha kerz. » Goulen a rejont outhan : « Piou an den-ze hen deus lavaret d'id : « Samm da vele ha kerz ? » Mes an hini a ioa bet pareet ne c'houie ket piou ; rag Jesus a belleas dioc'h ar foul a en em zalc'he el leac'h-se.

Goudeze Jesus he gavas en templ hag a lavaras d'ezhan : « Setu out pare ; hiviziken na bec'h ket nui, gant aon ne c'hoarvezfe ganez eun dra bennag goassoc'h. » An den-ze a ieas kuit hag a zeskas d'ar Jusevien oa Jesus an hini a bareas anezhan. Setu perag ar Jusevien a iskine Jesus abalamour ma rea an traou-ze d'ar Sabbat.

Jesus a lavaras d'ezho : « Va Zad a labour bepred *evit delc'her ar bed en he za (1)*, ha me ive. » Rag-se ar Jusevien a glaske muioc'h-mui he laza, n'e ket ebken abalamour ma torre ar Sabbat, mes ive abalamour ma lavare oa Doue he dad, oc'h en em ober evelse par da Zoue.

Jesus a respontas d'ezho : « E guirionez, e guirionez, me a lavar d'ehoc'h : ar Mab ne c'hell ober anezhan he-unan nemet ar pez a vel an Tad oc'h ober : rag kement a ra an Tad,

---

(1) Ar Jusevien a c'houie e labour Doue eb ehan. « Evel an tan a zev hag an erc'h a zo ien, evelse Doue a labour, eme unan anezho. » — Philon, Legis allegoria, I, 3.

ar Mab her gra en hevelep doare. *Ar Mab ne ra netra nemet dre c'halloud natur Doue hen deus digant an Tad a holl-viscoaz ; hag abalamour m'ho deus ho daou ar memez natur Doue, e reont hevelep traou (1).* Rag an Tad a gar ar Mab hag a ziscuez d'ezhan, *en eur rei d'ezhan natur Doue,* kement a ra he-unan, hag e tiscuezo d'ezhan oberiou brassoc'h c'hoaz, evit ma viot estlammet. Evelse an Tad a zao ar re varo hag a ro d'ezho ar vuez : en hevelep doare ar Mab a ro ar vuez d'an neb a gar, *d'an eneou ha d'ar c'horfou (2).*

» An tad ne varn den ebed ; mes peb barnedigez hen deus roet d'ar Mab, evit ma c'henoro an holl dud ar Mab evel ma c'henoront an Tad. An hini na enor ket ar Mab na enor ket an Tad han deus he gasset.

» E guirionez, e guirionez, me a lavar d'ehoc'h : an hini a zilaou va c'homzou hag a gred en hini hen deus va c'hasset hen deus ar vuez peurbadus, hag e leac'h tenna varnhan ar varnedigez *he gondaono,* eo tremenet euz ar maro d'ar vuez.

» E guirionez, e guirionez, me a lavar d'ehoc'h : dont a ra an heur, ha breman eo, ma clevo ar re a zo maro *ho ene* mouez Mab Doue, hag ar re ho dezo clevet a vevo *deuz buez ar c'hras.* Rag evel an Tad hen deus ar vuez ennhan he-unan, evelse hen deus roet d'ar Mab caout ar vuez ennhan he-unan, roet hen

---

(1) S. Cyrill, ap. Fillion in Jo. V, 19.

(2) S. Iann Chrysostom ha S. Augustin, ap. Fillion in Jo. ibid. 21.

deus ive d'ezhan ar c'halloud da ober ar varnedigez, abalamour ma 'z eo Mab an den, *da lavaret eo, ar Messias, pe ar C'hrist* (1).

» Na vezit ket eta souezet gant an dra-ze, rag *souezussoc'h !* dont a ra an heur, *heur ar varn diveza;* ma clevo an holl dud a zo er beziou mouez Mab Doue, hag ar re ho dezo great ar mad a ielo da resurrection ar vuez, mes ar re ho dezo great an droug a ielo da resurrection ar varnedigez *evit beza condaonet.*

» Ne c'hellan ober netra ac'hanon va-unan, *mes gant va Zad a ro d'in va natur Doue a holl-viscoaz ;* me a varn hervez ma clevan *ha ma velan em Zad,* ha va barnedigez a zo just ; rag ne glaskan ket va ioul, mes ioul an hini hen deus va c'hasset.

» Ma roan testeni divar va fenn va-unan, va zesteni n'eo ket guir *hervez al lezen ;* mes eun all a ro testeni divar va fenn, hag e c'houzon eo guir an testeni a ro ac'hanon. Casset ho peus cannaded da Iann, ha roet hen deus testeni d'ar virionez. Goulzgoude n'eo ket digant eun den e kemeran testeni ; mes me a lavar kement-man evit ma viot salvet. Iann a ioa eur goulou beo ha lugernus. C'hoanteat ho peus, epad eur pennad, en em laouenaat ouz he sclerijen. Evidon, me am eus eun testeni brassoc'h eged hini Iann : an oberiou, *ar miraclou,* hen deus roet va Zad d'in da ober, an oberiou a ran, a ro testeni divar va fenn ez oun casset gant an Tad. An Tad hen deus

(1) Cf. Daniel, VII, 13.

va c'hasset hen deus roet he-unan testeni divar va fenn. Morse n'ho peus clevet he vouez na guelet he fas, *ne anavezit na Doue, nag he gelennadurez*, ha ne zalc'hit ket ennhoc'h he gomzou, abalamour ne gredit ket en hini a zo casset ganthan. Furchit er Scrituriou, p'e guir e sonjit caout ennho ar vuez peurbadus : hi a ro testeni divar va fenn.

» Ha goulzgoude ne fell ket d'ehoc'h dont davedon evit caout ar vuez. N'eo ket ma tennan va gloar digant an dud ; mes gouzout a ran n'ho peus ket carantez Doue ennhoc'h. Me a zo deut e hano va Zad, ha ne zigemerit ket ac'hanon ; ma teu eun all en he hano he-unan, e tigemerot anezhan. Penaoz e c'hellit-hu credi, c'houi a denn ho cloar an eil digant egile ha ne glaskit ket ar c'hloar a deu euz Doue ebken ? Na gredit ket evelato e tamallin ac'hanoc'h dirag an Tad. An hini ho tamall eo Moyses a lakit ennhan hoc'h esperans. Evit guir, ma ho pije bet feiz ennhan, martreze ho pije credet ennon, rag divar va fenn hen deus scrivet. Ma ne gredit ket en he scridou, penaoz e credot-hu em c'homzou ? »

## EIL PENNAD

An diskiblien a gutuill pennou ed, Jesus a bare eun den da zeiz ar Sabbat. *(S. Vaze XII, 1-14 ; S. Marc, II, 23-28 ; III, 1-6 ; S. Lucas, VI, 1-11).*

---

D'ar Sabbat eil-kenta, *an hini a gouez varlerc'h Sabbat eizved pask,* Jesus a dremene dre barkeier ed *a zareve er vro d'an nevez amzer.* He ziskiblien, naon d'ezho, a en em lakeas da gutuill pennou, *e giz ma c'helle ober peb naonnec, hervez lezen Moyses* (1), da frika anezho en ho daouarn ha da zribi. Pharisianed a velas anezho hag a lavaras : « Perag e rithu ar pez a zo difennet da zeiz ar Sabbat, *deiz a ehan stris meurbed ?* »

Ha da Jesus e lavarjont : « Guelit, ho tiskiblien a ra ar pez a zo difennet ober d'an deveziou Sabbat. » Jesus a respontas d'ezho : « N'ho peus ket lennet ar pez a reas David, pa edo en dienez ha p'hen doa naon, hèn hag an dud a ioa ganthan : mont a reas e ti Doue, e amzer Abiathar, prins ar veleien, kemeret a reas ar bara kinniget da Zoue (2) dribi a reas hag e roas d'an dud a ioa ganthan, ha goulzgoude ar veleien ebken a c'helle dribi anezhan ? N'ho peus ket lennet ive el lezen penaoz, d'an deiziou Sabbat, ar veleien ne viront ket

---

(1) Deuteronom. XXIII, 25.

(2) Daouzeg bara a veze ato kinniget da Zoue el Leac'h-Santel, var eun daol aour, e hano daouzeg rumm dud Israel.

ar Sabbat en templ, ha ne bec'hont ket ? Hogen, me ' lavar d'ehoc'h, beza zo unan ama brassoc'h eged an templ. Ar Sabbat a zo great evit an den ha n'e ket an den evit ar Sabbat. Setu perag Mab an den a zo mestr ar Sabbat memez. Ma c'houezfac'h petra zinifi : muioc'h e plij d'in an drugarez eged ar zacrifis, biken n'ho pije condaonet tud direbech. »

O veza pelleat ac'hano, Jesus a ieas en eur synagog, eun deiz Sabbat all, hag e kelennas. Eno ez oa eun den hag a ioa dizec'h he zorn deou. An doctored hag ar Pharisianed a ioa var evez evit gouzout ha Jesus a bareje da zeiz ar Sabbat ; memez e rejont outhan ar goulen-man : « Hag urz a zo da barea da zeiz Sabbat ? » Ne glaskent nemet eun digarez d'he damall. Mes Jesus a anaie ho zonjou. Lavaret a reas d'an hini a ioa dizec'h he zorn : « Sao hag en em zalc'h e creiz. » Hag ec'h en em zalc'has en he za. Neuze Jesus a lavaras d'ezho : « Me c'houlen ouzhoc'h, urz a zo da zeiz ar Sabbat da ober vad pe da ober droug, da zavetei eur vuez pe d'he c'holl ? » Mes hi a dave. Neuze e lavaras d'ezho : « Piou ac'hanoc'h, m'han deus eun danvad ha ma couez da zeiz Sabbat en eun toull, ne gemero ket anezhan evit he zevel ? Pegement e tal muioc'h eun den eged eun danvad ! Urz a zo eta da ober vad da zeiz ar Sabbat. » Goudeze, o sellet en dro d'ezhan gant droug, glac'haret var dallentez ho c'halon, e lavaras d'an den : « Astenn da zorn. » Astenn a reas, hag he zorn a oue lakeat ker yac'h hag egile.

Mes hi a oue penn-follet, hag e comzent

etrezho deuz ar pez a rajent da Jesus. Pa ouent eat er meaz, ar Pharisianed a en em gleve gant an Herodianed, *pe tud Herodes Antipas, roue ar Galilee*, divar benn an doare d'he goll.



## TREDE PENNAD

Jesus var ribl mor ar Galilee. Calz tud pareet. Dibab an ebestel. *(S. Vaze, XII, 15-21 ; X, 2-4 ; S. Marc, III, 7-19 ; S. Lucas, VI, 12-19).*

---

Jesus, o c'houzout an dra-ze, a belleas ac'hano hag a en em dennas er mezou a zo var ribl al lenn. Heuliet e oue gant foul he ziskiblien ha gant eun niver bras a dud diredet euz ar Galilee, ar Judee, Jerusalem, an Idumee hag ar vro en tu all d'ar Jourden. O clevet ar pez a rea, e teue ive bandennadou bras euz broiou ar mor, euz Tyr hag euz Sidon. Deut oant evit he zilaou ha beza pareet deuz ho c'hlenvejou. Jesus a lavaras d'he ziskiblien lakaat eur vag dindan he zorn, gant aon ne vije goasket gant ar foul. Rag hen a paree eun niver bras a dud, en hevelep doare ma c'hen em daole varnhan kement hini a ioa gouliet evit touch outhan, abalamour ma teue anezhan eun nerz hag a roe ar pare d'an holl. Hag ar sperejou hudur, pa velent anezhan, a stoue dirazhan hag a ioue en eur lavaret : « C'houi eo Mab Doue. » Mes difen a rea outho, gant gourdrouzou bras, discuill anezhan. Ouz he ziskiblien ive e tifennas he zizelei. Evelse e teue da vir ar pez hen doa lavaret ar prophet Isaias : « Setu va jervicher am eus dibabet, va muia-caret a zo ennhan plijadur va ene. Me lakeio varnhan va Spered, hag e tisclerio ar justis d'ar boblou. Ne rendaelo ket, ne iouo ket, ne vezo ket clevet

he vouez var al leuriou-kear. Ne dorro ket ar gorzen bleget, ne vougo ket ar vouchen a zivoged, beteg m'han dezo roet an treac'h d'ar justis. Hag ar boblou a lakeio ennhan ho esperans. »

En deveziou-ze, Jesus a ieas var eur menez da bedi hag e tremenas an noz er beden dirag Doue. Pa darzas an deiz, e c'halvas d'he gaout he ziskiblien, ar re a felle d'ezhan, hag e teujont. Dibaba ' reas daouzeg en ho zouez evit chom en he gompagnunez ha beza casset ganthan da brezeg. Henvel a reas anezho Ebestel, *da lavaret eo, Cannaded*, ha galloud a roas d'ezho da barea ar c'hlenvejou ha da gass kuit an diaoulou. Setu ama ho hanoiou : da genta Simon, hanvet ganthan Per ; Andre he vreur ; Jakes *ar major*, mab Zebedee, ha Iann, he vreur, a lezhanvas ho daou Boanerges, da lavaret eo, bugale ar gurun ; Philipp, Barthelemy *pe Nathanael* ; Maze *pe Levi*, ar publican, ha Thomas ; Jakes *ar minor*, mab Alphee ; Simon ar c'hananad ; Thaddee, hanvet ive Jud, breur da Jakes *ar minor* ; ha Judas Iscariot, a oue treitour.

## PEVARE PENNAD

Ar brezegen var ar menez. *(S. Vaze V, 1-48 ; VI, 1-34 ; VII, 1-29 ; VIII, 1 ; S. Lucas, VI, 20-49).*

---

### 1 — Eurusted ha maleur.

Jesus a azezas *goudeze* var ar menez hag he ziskiblien a dosteas outhan. O veza taolet he zaoulagad varnho, e tigoras he c'hinou hag e kelenne anezho en eur lavaret :

« Eürus ar re a zo paour a spered, *a zo distag ho c'halon dioc'h an danvez (1),* rag rouantelez an env a zo d'ezho, *holl vadou an ene er bed-man hag er bed all* ;

» Eürus ar re a zo dous, rag bez' ho devezo an douar, *gant he vir vadou, hag ar baradoz, ar guir douar a bromessa (2)* :

» Eürus ar re a vouel, rag frealzet e vezint ;

» Eürus ar re ho deus naon ha sec'hed ar justis, rag torret e vezint d'ezho ;

» Eürus ar re a zo trugarezus, rag ho-unan e cavint trugarez ;

» Eürus ar re a zo pur ho c'halon, rag Doue a velint ;

» Eürus ar re a gar ar peoc'h, rag hanvet e vezint bugale Doue ;

» Eürus ar re a c'houzanv beza goall-gasset abalamour d'ar justis, rag rouantelez an env a zo d'ezho.

---

(1) S. Cyprian, ap. Fillion. in Mat. V, 3.

(2) S. Jerom, ap. Fillion, ibid. 4.

» C'houi a vezo eürus pa viot cassaet gant an dud ha bannet dioutho, pa viot dismeganset ha milliget, pa viot iskinet, pa vezo lavaret e gaou peb droug en hoc'h eneb, abalamour d'in, ha pa vezo distaolet hoc'h hano evel fallagr, abalamour da Vab an den. En devez-se, en em laouenait ha dridit gant ar joa, abalamour ma 'z eus evidhoc'h eun digoll pinvidic en envou. Rag ho zadou ho deus goall-gasset evelse ar bropheted a zo bet en ho raog-c'houi.

» Mes maleur d'ehoc'h-c'houi, tud pinvidic, abalamour m'ho peus ho frealzidigez *er bed-man ;*

» Maleur d'ehoc'h-c'houi ho peus ho coualc'h, abalamour m'ho pezo naon ;

» Maleur d'ehoc'h-c'houi a c'hoarz breman, abalamour ma vouelot ha ma lenvot ;

» Maleur d'ehoc'h pa ho pezo bennoziou an dud, rag ho zadou a rea evelse d'ar fals propheted. »

2 — Deveriou diskiblien Jesus.

« C'houi eo holen an douar. Ma teu an holen da goll he vlas, gant petra e vezo sallet ? N'eo mad ken nemet da veza taolet er meaz ha da veza bresset gant an dud.

» C'houi eo sclerijen ar bed. Eur gear diazezet var eur menez ne c'hell ket beza cuzet. Ne vez ket elumet eur c'houlaouen evit he lakaat dindan eur boezel, mes var eur c'hantolor, abalamour d'ezhi da sclerijenna kement hini a zo en ti. Evelse ive ra zeuio ho sclerijen-c'houi

da bara dirag an dud, evit ma velint hoc'h oberou mad ha ma veulint ho Tad pehini a zo en env. »

3 — Al lezen goz e kenver al lezen nevez.

« Arabat d'ehoc'h credi e ven deut da zistruja al lezen hag ar bropheted ; n'oun ket deut da zistruja, mes da beur-echui. E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, beteg ma tremeno an env hag an douar, an disterra lizeren pe eur pic ebken ne d-eint ket euz al lezen, eb beza peur-c'hreat. An hini eta a dorro unan deuz ar bihanna etouez ar gourc'hemennou-ze, hag a zesko d'ar re all ho zerri, hen dezo an diveza renk e rouantelez an envou. Mes an hini a reio anezho hag ho desko, hennez a vezo bras e rouantelez an envou. Me a lavar d'ehoc'h, ma n'eo ket brassoc'h ho santelez eged hini an doctored hag ar Pharisianed, ne d-eot ket e rouantelez an envou.

» Clevet ho peus ez eo bet lavaret d'ar re goz : ne lazi ket, hag an hini a lazo a vezo casset dirag al lez-varn. Ha me a lavar d'ehoc'h : an hini a ielo droug ennhan ouz he vreur a vezo casset dirag al lez-varn. An hini a lavaro d'he vreur : raca ! *penn-scanv*, a ielo dirag ar c'honseil bras. An hini a lavaro d'ezhan : fol ! *a zinifi fallagr ha dizoue e iez ar Scritur* (1), a vezo condaonet da dan an ifern.

» Ma teu sonj d'id, pa ginniges da brof var an aoter, hen deus da vreur eun dra bennag en

1) Fillion, in Mat. V, 22.

da eneb, lez eno da brof dirag an aoter ha kea da genta da en em unani gant da vreur, ha goudeze e teui da ginnig da brof.

» En em glev buhan gant ar gostezen-eneb epad ma emaout en hent ganthi, gant aon n'as lakafe ar gostezen-eneb etre daouarn ar barner, ha n'as lakafe ar barner etre daouarn ar bourreo, ha ne vez taolet er prison. E guirionez, me a lavar d'id, ne d-i ket er meaz ac'hano, beteg m'as pezo paet an diveza liard. *Guelloc'h en em glevet gant an nessa er vuezman eged beza taolet er purgator.*

» Clevet ho peus ez eo bet lavaret d'ar re goz : na ri ket avoultriach. Ha me a lavar d'ehoc'h : an neb a zell ouz eur vaouez gant ioul fall hen deus great dija an avoultriach en he galon. Ma 'z eo da lagad deou eun abeg pec'hi evidot, tenn ha stlap anezhan diouzid, rag guelloc'h eo d'id ez afe da goll unan deuz da izili eged na ve taolet da gorf a bez en ifern. Ha ma 'z eo da zorn deou eun abeg pec'hi evidot, troc'h ha stlap anezhan diouzid, rag guelloc'h eo d'id ez afe da goll unan deuz da izili eged na 'z afe da gorf a bez d'an ifern. *Ar pez a garer ar muia, ma 'z eo penn-caoz d'ar pec'hed, a ranker da guitaat evit savetei an ene.*

» Lavaret a zo bet great : an neb a gass kuit he bried a dle rei d'ezhi eur scrid a zilez. Ha me a lavar d'ehoc'h : an neb a gass kuit he bried, nemet p'he deus great eun avoultriach, a lak' anezhi da veza avoultrerez, hag an hini a gemer ar pried dilezet a zo avoultrer. *An neb hen deus eur pried avoultrerez a c'hel! en em zispartia evit ato diouthi gant aotre an*

*Iliz ; mes nag hen, nag hi, na c'hell dimezi da eun all.* (1)

» Clevet ho peus c'hoaz ez eo bet lavaret d'ar re goz : na ri ket leou faos, mes te a roio d'an Aotrou ar pez ec'h eus touet. Ha me a lavar d'ehoc'h arabat toui e neb mod, na dre an env, rag ma 'z eo tron Doue, na dre an douar, rag ma 'z eo scabel he dreid, na dre Jerusalem, rag ma 'z eo kear ar roue bras. Ne doui ket kenneubeut dre da benn, abalamour n'out ket goest da venna na da zua unan deuz da vleo. Evidhoc'h-c'houi, ma 'z eo ia, lavarit ia, ma 'z eo nann, lavarit nann. Ar pez a lavarit ouspenn a deu a berz fall.

» Clevet ho peus ez eo bet lavaret : lagad evit lagad ha dant evit dant. Ha me a lavar d'ehoc'h arabat enebi ouz an den fall. Ma sko unan bennag ac'hanot var da jod diou, kinnig d'ezhan eben ; ha ma fell da unan bennag gervel ac'hanot e barnedigez evit tenna diganez da zae, dilez ive ganthan da vantel ; ha ma redi unan bennag ac'hanot da ober mil cammed, gra daou vil ganthan. Ro d'an hini a c'houlen diganez ; na en em zistro ket dioc'h an hini a fell ampresta diganez ; na reclem ket digant an hini a lam da dra. *(An aliou-ze a zesk e ranker gouzanv peb tra kentoc'h eged terri lezen ar garantez).* (2) Grit d'ar re all ar pez a garfec'h a ve great d'ehoc'h hoc'h-unan.

» Clevet ho peus ez eo bet lavaret : caret a ri da nessa ha cassaat a ri da enebour. Ha me a

(1) Conc. Trid. sess. XXIV, Can., 7.

(2) Bossuet, méditations sur l'Evangile, 17e jour.

lavar d'ehoc'h : carit hoc'h enebourien, grit vad d'ar re ho deus cassoni *ouzoc'h*, bennigit ar re a villig ac'hanoc'h, pedit evit ar re a voall-gass ac'hanoc'h hag ho tamall e-gaou, evit ma viot bugale ho Tad pehini a zo en env, a lak' he heol da zevel var an dud vad ha var an dud fall hag a zigass ar glao d'an dud just ha d'ar bec'herien. Ma carit an neb ho car, pe digoll ho pezo-c'houi ? Daoust hag ar publicaned hag ar bec'herien ne reont ket ar memez tra ha ne garont ket an neb ho c'har ? Ma ne zaludit nemet ho preudeur, petra rit-hu muioc'h egetho ? Daoust hag ar baianed ne reont ket kement all ? Ha ma rit vad d'ho madoberourien, pe virit ho peus-c'houi ? Rag ar bec'herien a ra en hevelep doare. Ma ne brestit nemet o c'hortoz distaol, pe virit ho peus-c'houi ? Rag ar bec'herien a brest d'ar bec'herien evit beza paet en distro. Carit eta hoc'h enebourien, grit vad ha roit e prest, eb gortoz ac'hano netra : ho tigoll a vezo bras, hag e viot bugale an hini a zo dreist peb tra ; rag hen a zo mad e kenver an dud dianaoudec hag an dud fall. Bezit eta trugarezus evel ho Tad a zo trugarezus ; bezit parfet evel ho Tad pehini a zo en env a zo parfet. »

### 4 — Ober peb tra e guel Doue.

« Diouallit na rafec'h hoc'h oberiou a justis *e kenver Doue hag an nessa* dirag an dud, evit beza guelet gantho ; anez n'ho pezo digoll ebed digant ho Tad pehini a zo en env. Pa ri aluzen eta, arabat d'id son an drompill dirazot, evel

ma ra an hypocrited er synagogou hag er ruiou evit beza enoret gant an dud. E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, bet ho deus ho fae. Mes pa ri aluzen, ra na c'houezo ket da zorn cleiz ar pez a ra da zorn deou, evit ma chomo cuzet da aluzen ; ha da Dad, a vel peb tra cuzet, as paeo. Pa bedit, na vezit ket evel an hypocrited a gar pedi en ho za er synagogou hag e corn al leuriou-kear, evit beza guelet gant an dud. E guirionez, me a lavar d'ehoc'h : bet ho deus ho fae. Mes te, pa bedi, kea en da gramb, hag an or clozet, ped da Dad e cuz ; ha da Dad, a vel peb tra cuzet, as paeo.

» En ho pedennou ne lavarit ket calz geriou, evel ar baïaned : sonjal a reont e vezint silaouet, ma lavaront calz geriou. Na vezit ket henvel outho, rag ho Tad a c'hoar petra ho peus ezom araog ma c'houlennit diganthan. Setu ama penaoz e pedot :

» Hon Tad pehini a zo en env, hoc'h hano bezet santifiet, deuet ho rouantelez ; ho polontez bezet great var an douar evel en env. Roit d'eomp hirio hor bara pemdeziec ; pardonit d'eomp hon offansou evel ma pardonomp d'ar re ho deus hon offanset ; ha na bermettit ket e couezfemp e tentation ; mes hon delivrit dioc'h an droug. Evelse bezet great.

» Rag ma pardonit d'an dud ho offansou, ho Tad pehini a zo en env a bardono d'ehoc'h ive ho faotou. Mes ma ne bardonit ket d'an dud, ho Tad ne bardono ket d'ehoc'h ho pec'hejou.

» Pa iunit, arabat d'ehoc'h beza trist evel an hypocrited, rag distronka ' reont ho bizach evit

ma velo an dud e iunont. E guirionez, me a lavar d'ehoc'h : bet ho deus ho fae. Mes te, pa iuni, balzam da benn ha goalc'h da vizach evit na velo ket an dud e iunes, mes da Dad a zo e peb tra cuzet, ha da Dad, a vel peb tra cuzet, as paeo. »

5. — Divarbenn an danvez

« Na zestumit ket tenzoriou var an douar, el leac'h ma crign ar mergl hag ar prenved, el leac'h ma cleuz ha ma scarz al laëron. Mes destumit tenzoriou en env, el leac'h ne grign na mergl, na prenved, el leac'h ne gleuz ha ne scarz ket al laëron. El leac'h ma eman da denzor, eno eman da galon. Da lagad eo goulou da gorf. Ma 'z eo neat da lagad, da gorf a bez a vezo er sclerijen ; mes ma 'z eo goallet da lagad, da gorf a bez a vezo en denvalijen. Ma 'z eo eta tenval ar sclerijen a zo ennot, pegen tenval an denvalijen he-unan ! *Ma 'z eo goallet lagad da ene gant carantez direiz an danvez, ne valees ket ouz sclerijen Doue, ha pegen tenval eo da ene !*

» Nicun ne c'hell servicha daou vestr ; pe e cassaio unan hag e caro egile ; pe e c'houzanvo unan hag e tisprijo egile. Ne c'hellit ket servicha Doue hag an arc'hant.

» Setu perag e lavaran d'ehoc'h : bezit dinec'h gant ar bevans evit ho puez ha gant ar viskamant evit ho corf. Daoust hag ar vuez n'eo ket muioc'h eged ar bevans, hag ar c'horf muioc'h eged ar viskamant ? Sellit ouz laboussed an env : ne hadont ket, ne eostont ket, ne zestu-

mont ket e grignoliou, hag ho Tad pehini ' zo en env a vag anezho. Daoust ha ne dalit ket calz muioc'h egetho ? Piou ac'hanoc'h, gant he holl spered, a c'hell creski he vent deuz eun ilinad ebken ?

» Ha perag beza nec'het gant ar viskamant ? Sellit ouz lili ar parkeier penaoz e creskont, eb labourat na neza. Me lavar d'ehoc'h goulz-goude, Salomon, e creiz he holl sked, n'oa ket guisket evel unan anezho. Ma ro Doue eun hevelep guiskamant da ieot ar parkeier a zo hirio hag a vezo varc'hoaz taolet da zêvi, pegement muioc'h e roio d'ehoc'h, tud a neubeut a feiz ?

» Na vezit ket eta nec'het ha na lavarit ket : petra ' zrebimp ? petra evimp ? gant petra ec'h en em viskimp ? D'ar baianed enclask an traou-ze holl. Mes ho Tad a c'hoar ho peus ezom deuz an traou-ze holl. Claskit eta da genta rouantelez Doue hag he justis, hag an traou-ze holl a vezo roet d'ehoc'h var ar marc'had. Bezit eta dinec'h gant an devez varc'hoaz ; an devez varc'hoaz han dezo he nec'h he-unan : avoalc'h he boan da beb devez. »

### 6 — Arabat barn eb guir abeg.

« Na varnit ket *eb abeg* ha ne viot ket barnet *gant Doue*, rag evel m'ho pezo barnet e viot barnet ; na gondaonit ket ha ne viot ket condaonet ; pardonit hag e vezo pardonet d'ehoc'h. Roit hag e vezo roet d'ehoc'h : eur muzul mad, leun, coazet ..a dreist ar c'hinou a vezo scuillet en

ho kerc'hen. Gant ar muzul m'ho pezo muzulet d'ar re all e vezo muzulet d'ehoc'h.

» Perag e veles eur goloen e lagad da vreur ha ne veles ket eun treust en da hini ? Penaoz e c'helles-te lavaret d'as preur : breur, lez ac'hanon da denna ar goloen euz da lagad, pa ne veles ket an treust a zo en da hini ? Hypocrit, tenn da genta an treust euz da lagad ; da c'houde e veli sclear evit tenna ar goloen euz lagad da vreur. »

Lavaret a rea d'ezho an henveledigez-man : hag unan dall a c'hell blenia unan dall ? Ha ne gouezint ket ho daou en toull ? An diskibl n'eo ket dreist ar mestr, *ne vel ket scleroc'h egethan* ; ar guella evit peb unan eo beza henvel ouz he vestr : *e scol ar pharisianed ne viot ket guelloc'h egetho.*

« *Goulzgoude avechou e ranker barn.* Na roit ket an traou santel d'ar chass, *d'an dud caledet ho c'halon ne reint nemet c'hoarzin d'ho kelennadurez vad* ; na daolit ket ho perlez dirag ar perc'hel, *dirag an dud a zo sanket er plijaduriou hudur*, gant aon ne vresfent anezho, hag o tizrei, ne zispenfent ac'hanoc'h. »

### 7 — Nerz ar beden

« Goulennit hag e vezo roet d'ehoc'h ; claskit hag e cavot ; skoit hag e vezo digoret d'ehoc'h. Kement hini a c'houlen, a receo ; an hini a glask, a gav ; d'an hini a sko e tigorer. Ha piou en ho touez, ma c'houlen he vab bara diganthan, a ginnigfe d'ezhan eur mean ? Pe ma c'houlen eur pesk, a ginnigfe d'ezhan eun

aer ? Ma c'houezit eta, c'houi a zo fall, rei traou mad d'ho pugale : pegement muioc'h ho Tad pehini a zo en env a roio ar pez a zo mad d'ar re a bed anezhan ?

» Grit d'ar re all ar pez a garfec'h a ve great d'ehoc'h hoc'h-unan. Setu aze al lezen hag ar bropheted. »

8 — Diouall ouz an hent ledan hag ouz ar fals propheted

« It dre an or stris, rag an or frank hag an hent ledan a gass d'ar gollidigez, ha calz a ia dre eno. Peger stris an or, peger moan an hent a gass d'ar vuez ! Pegen neubeut he gav ! (1)

» Dioualllit ouz ar fals propheted a deu d'ho caout dindan gloan denved, hag a zo bleizi scraperien en diabarz : dioc'h ho frouez ho anavezot. Daoust hag e cutuiller rezin var spern, pe fiez var drez ? Evelse peb guezen mad a zoug frouez mad ; mes ar vezen fall a zoug frouez fall. Ne c'hell ket eur vezen vad dougen frouez fall, nag eur vezen fall dougen frouez mad. Peb guezen a vez anavezet dioc'h he frouez. Peb guezen ha ne zoug ket frouez mad a vezo troc'het ha taolet en tan.

» Dioc'h ho frouez eta ec'h anavezot ar fals propheted. An den mad a denn traou mad euz tenzor mad he galon, hag an hini fall a denn traou fall euz tenzor fall he galon ; rag ar c'hinou a gomz deuz ar pez a leun ar galon.

---

(1) An hent stris eo gourc'hemennou Doue ; an hent ledan eo an ioulou direiz. (S. Aug. ap. Allioli, in Mat. VII, 14).

» Perag e c'halvit ac'hanon Aotrou, Aotrou, ha ne rit ket ar pez a lavaran ? N'eo ket kement hini a lavar d'in : Aotrou, Aotrou, a ielo e *rouantelez an envou* ; mes an hini a ra ioul va zad a zo en envou. Calz a lavaro d'in en deiz-se, *pa rin ar varnedigez* : Aotrou, Aotrou, ha n'hon deus ket prophesiet en hoc'h hano, ha casset kuit an diaoulou en hoc'h hano, ha great calz burzudou en hoc'h hano ? Neuze e lavarin d'ezho dirag an holl : morse n'em eus hoc'h anavezet : en em dennit diouzin, artisaned fallagriez. » (1)

9. — Fin ar brezegen

« Kement hini a deu davedon, hag a zilaou va c'homzou, hag a ra anezho, me ' ziscuezo d'ehoc'h ouz piou eo henvel. Henvel eo ouz an den fur a gleuz doun, evit sevel he di, hag a ziazez anezhan var ar garreg. Goudeze ar glao a zo couezet, an doureier a zo dilennet, an avelou ho deus c'houezet, hag int en em daolet var an ti ; mes netra n'hen deus gellet he flach ha n'eo ket couezet, rag diazezet oa var ar garreg. Mes an hini a zilaou va c'homzou ha ne ra ket anezho a zo henvel ouz an diskiant hen deus savet he di var an treaz, eb diazez. Ar glao a zo couezet, ar steriou a zo diredet, an avelou ho deus c'houezet, hag int en em daolet var an ti : kerkent eo couezet ha n'eo mui nemet eun dismantr bras. »

(1) Ar re-ze ho dezo bet grassou evit silvidigez ar re all ; mes n'ho dezo ket heuliet lezen Doue evit en em zavetei ho-unan. Doue n'ho anavezo k.t evit he re.

P'han doa Jesus echuet he brezegen, ar foul a ioa estlammet gant he gelennadurez, rag kelen a rea evel unan hag hen deus galloud, ha n'e ket evel ho doctored hag ar pharisianed.

Pa oue diskennet divar ar menez, eur foul vras a heulias anezhan.

## PEMPET PENNAD

Jesus a ro ar pare da jervicher eun offiser romen hag ar vuez da vab intanvez Naïm *(S. Vazo, VIII, 5-13 ; S. Lucas VII, 1-17).*

---

Goude m'han doa great he holl brezegen d'ar bobl, Jesus a ieas e Capharnaum. Hogen, servicher eur c'hantener, talvoudus d'he vestr, a ioa clanv ha dare da vervel. O veza clevet hano deuz Jesus, ar c'hantener a gassas davedhan tud coz a douez ar Jusevien evit he bedi ha lavaret d'ezhan : « Aotrou, va jervicher a zo astennet em zi eb finval hag ez eo poaniet cris. » Goulen a rea ta ma teuje ha ma pareje he jervicher.

Pa deuas an dud coz da gaout Jesus, her pedent stard. « Hen a virit, emezho, e rafec'h d'ezhan ar c'hras-se, rag hen a gar hor pobl, ha memez hen deus savet d'eomp eur synagog. » Jesus a respontas : « Me a ielo hag he bareo. » Hag ez eas gantho en hent.

Egiz n'edo ket pell diouz an ti, ar c'hantener a gassas mignoned da lavaret d'ezhan : « Aotrou, na en em ziezit ket, n'oun ket din e teufec'h em zi. Setu perag n'em eus ket credet ez oan din da vont beteg ennhoc'h va-unan ; mes lavarit eur ger ebken ha va jervicher a vezo pare. Rag me, hag a zo dindan re all, am eus soudarded dindannon hag a lavar da unan : « Kea, » hag e za ; ha da eun all : « Deus, » hag e teu ; ha d'am jervicher : « Gra-ze, » hag e ra. »

Jesus a oue souezet o clevet anezhan hag a en em zistroas da lavaret d'ar bobl hen heulie : « E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, n'em eus ket cavet ker bras feiz, memez en Israel. Lavaret a ran d'ehoc'h : calz a deuio euz ar Zaó-heol hag euz ar C'huz-heol hag e vezint e banked rouantelez an env gant Abraham, Isaac ha Jacob ; mes bugale ar rouantelez, *ar Jusevien,* a vezo taolet e tenvalijen an dianveaz, *en ifern :* eno e vezo lenv ha scrign dent. »

Jesus a lavaras d'ar c'hantener *e personach he vignoned :* « Kea, ha ra vezo great d'id hervez m'a peus credet. » Ar servicher a oue pareet var an heur, ha pa zistroas d'an ti ar re a ioa bet casset, e cavjont ar c'hlanvour e yec'hed.

Goudeze Jesus a iea da eur gear, hanvet Naïm, ha ganthan ez ea he ziskiblien hag eur foul vras. Hogen, e giz ma tostea ouz dor kear, setu e touget eun den maro, mab unic he vamm, *eun* intanvez ; hag *eun* niver bras deuz tud kear a heulie anezhi. Ouz he guelet an Aotrou a gemeras truez outhi hag a lavaras d'ezhi : « Na vouel ket mui. » Hag e tosteas, hag e touchas ouz an arched *a ioa digor hervez giz ar vro.* An dougerien a jomas a za, hag e lavaras : « Dèn yaouank, me hel lavar d'id, sao. » Hag an hini maro a zavas var he c'hoazez hag a en em lakeas da barlant. Neuze Jesus he roas d'he vamm.

Aon a grogas en holl, hag e veulent Doue en eur lavaret : « Eur prophet bras a zo savet en hon touez, ha Doue a zo deut da velet he bobl. » Brud ar burzud-se a en em skignas dre ar Judee a bez hag er vro tro var dro.

## CHUEC'HVET PENNAD

Iann Vadezour a gass cannaded da Jesus. Prezegen Jesus. He valloz d'ar c'heariou difeiz. He c'halv d'an dud a feiz (*S. Vaze, XI, 2-30 ; S. Lucas, VII, 18-35*).

---

Diskiblien Iann a gassas kelou d'ezhan er prison deuz hóll oberou ar C'hrist. Iann a c'halvas daou deuz he ziskiblien hag ho c'hassas da gaout Jesus gant ar c'homzou-man : « Ha beza oc'h-hu an hini a dle dont, pe gortoz a reomp-ni eun all ? » *Iann a c'houie mad oa Jesus ar C'hrist, mes ar goulenn-ze a rea evit rei tro da Jesus da gelen he ziskiblien.* (1) Pa zigouezas an dud-se gant Jesus e lavarjont : « Iann Vadezour hen deus digasset ac'hanomp d'ho caout gant ar c'homzou-man : ha beza oc'h-hu an hini a dle dont, pe gortoz a reomp-ni eun all ? »

D'an heur-ze Jesus a baree eun niver bras deuz ho fallenteziou, deuz ho gouliou ha deuz an drouc-sperejou, hag a roe ar gueled da galz tud dall. Respont a reas d'ezho en doare-man : « It, lavarit da Iann ar pez ho peus clevet ha guelet : ar re zall a vel, ar re gamm a vale, ar re lor a zo puret, ar re vouzar a glev, ar re varo a zav, ar re baour a zo kelennet var an aviel, hag eürus an hini ne gemero ket ennon eur goall-scuer *o kemeret a voall berz va c'homzou ha va oberou.* »

---

(1) Iann Chrysostom, Hom. XXXVI, in Mat.

Pa 'z eas kuit cannaded Iann, Jesus a en em lakeas da gomz divar he benn d'ar bobl : « Petra oc'h eat da velet el leac'hiou distro ? Eur gorzen hejet gant an avel ? (1) Mes petra oc'h eat da velet ? Eun den guisket gant dillad bouk ? Ar re a zo guisket gant dillad a dalvoudegez hag a vev er plijaduriou c'houek a zo e tiez ar rouaned. Mes petra oc'h eat da velet ? Eur prophet ? Ia, me lavar d'ehoc'h, hag ouspenn eur prophet : rag divar he benn eo bet scrivet : « Setu e cassan va c'hannad dirag da fas evit kempen an hent dirazot. » « E guirionez, me a lavar d'ehoc'h : n'eus ket savet eur prophet brassoc'h eged Iann Vadezour etouez bugale ar merc'hed. Mes ar bihanna e rouantelez an envou, *etouez va diskiblien* a zo brassoc'h egethan. Kement hini a zilaoue Iann, pobl ha publicaned, ho deus roet gloar da Zoue o tigemeret he vadiziant ; mes ar pharisianed hag an doctored, o tinac'h he vadiziant, ho deus disprijet menoz Doue varnho. Azaleg Iann Vadezour bete vreman rouantelez an env a c'houzanv mac'herez, hag ar goall-dud a zispenn anez-hi. (2) An holl bropheted hag al lezen beteg Iann ho deus discleriet traou da zont. *Mes breman rouantelez Doue a zo deut* : ma fell d'ehoc'h va c'hredi, Iann eo Elias a dle dont. Ra glevo an hini hen deus diouscouarn da glevet. »

---

(1) Iann Vadezour n'eo ket eur penn-scanv, a dro hag a zistro evel eur gorzen ejet gant an avel. (S. Iann Chrys. Hom. XXXVII, in Mat.)

(2) Baunard, évangile du pauvre, p. 151.

An Aotrou a lavaras c'hoaz : « Ouz piou e lakin henvel ar rumm-dud-man ? Ouz piou int henvel ? Henvelout a reont ouz bugale azezet var al leur-gear hag a lavar an eil d'egile :

*Sonet hon deus ar fleit,*
*Ha n'oc'h eus ket danset ;*
*Canet hon deus clemvan,*
*Ha n'oc'h eus ket gouelet.*

Iann Vadezour a zo deut, ha ne zreb ket bara, ha ne ef ket guin ; ha c'houi a lavar : « An diaoul a zo ennhan. » Mab an den a zo deut, hag e treb, hag ec'h ef, ha c'houi a lavar : « Setu eun dreber bras hag eun efer guin, eur mignon d'ar publicaned ha d'ar bec'herien. » Mes ar furnez a zo lakeat direbech gant he holl bugale : *furnez Doue, en em ziscuezet e Iann hag ennon, a zo enoret gant feiz ha buez vad hon diskiblien.* (1)

Neuze ec'h en em lakeas da ober rebechou d'ar c'heariou hen doa great ennho he vuia burzudou, abalamour n'ho doa ket great pinijen : « Maleur d'id-de, Corazaïn ; maleur d'id-de, Bethsaïda ; rag ma vije bet great e Tyr hag e Sidon, *diou gear baian goulzgoude*, ar burzudou a zo bet great ennhoc'h-c'houi, abaoue pell amzer ho dije great pinijen e saeou reun hag el ludu. Me a lavar d'ehoc'h : da zeiz ar varnedigez ne vezo ket great da Dyr ha da Zidon ker goas ha d'ehoc'h-c'houi. Ha te, Capharnaüm, ha savet e vezi beteg an env ? Discaret e vezi beteg an ifern ; rag ma vije

(1) Çorn. a lap. in Mat. XI, 19.

bet great e Sodom ar burzudou a zo bet great ennot, martreze 'vije chomet en he za beteg vreman. Me a lavar d'ehoc'h : da zeiz ar varnedigez ne vezo ket great da vro Sodom ker goaz ha d'id-de. »

En amzer-ze, Jesus a lavaras c'hoaz : « Me ho meul, o Tad, mestr an env hag an douar, da veza *lezet ma chomje* cuzet an traou-ze ouz ar re vouiziec hag ouz ar re fur *n'eo ket falvezet gant ho ourgouill digemeret va c'helennadurez* ha da veza discleriet anezho d'ar re vihan (1). Mad eo, o Tad, p'e guir eo plijet evelse ganehoc'h.

Peb tra a zo lakeat etre va daouarn gant va Zad. Ha den ne anavez ar Mab, nemet an Tad ; ha den ne anavez an Tad, nemet ar Mab, hag an hini a fello d'ar Mab discleria d'ezhan.

Deuit davedon, c'houi holl a zo scuiz ha sammet, ha me ho tivec'hio. Kemerit va ieo varnoc'h, *plegit d'am aviel*, hag en em c'hrit va diskiblien, abalamour, *dishenvel dioc'h ar pharisianed*, me a zo dous hag humbl a galon ; hag e cavot an discuiz evit hoc'h eneou. Rag va ieo a zo dous ha va zamm a zo scanv.



(1) Jesus a veul he Dad deuz he justis e kenver an doctored aheurtet ha deuz he vadelez e kenver an dud humbl. (Fillion, in Mat XI, 25.)

## SEIZVET PENNAD

Eur bec'herez, hanvet Mari-Madalen (*S. Lucas, III, 2*), a scuill louzou c'houez vad var dreid Hor Zalver (*S. Lucas, VII, 36-50*).

---

Unan deuz ar pharisianed a bedas Jesus da zribi ganthan. O veza eat e ti ar pharisian, ec'h en em lakeas ouz taol. *Ar Jusevien ne azezent ket ouz taol : gourvez a reant var gueleou reaz, harpet var ho ilin cleiz hag an treid noaz er penn pella dioc'h an daol.* Ha setu eur vaouez, eur bec'herez deuz kear, o veza clevet edo ouz taol e ti ar pharisian, a zigassas eur podad louzou c'houez vad, hag oc'h en em zelc'her a drenv e-harz he dreid, ec'h en em lakeas d'ho glebia gant he daelou, d'ho zec'ha gant bleo he fenn, da bokat d'ezho, ha da scuill varnho louzou c'houez vad.

Ar pharisian hen doa pedet Jesus a lavaras ennhan he-unan o velet an dra-ze : « Ma vije bet heman eur prophet, hen dije gouezet piou ha pebez maouez a douch outhan, rag eur bec'herez eo. » Neuze Jesus a lavaras d'ezhan : « Simon, eun dra am eus da lavaret d'id. » — « Mestr, emezhan, lavarit. » — « Eur c'hredour hen doa daou zleour : unan a dlie pemp cant diner, *pevar c'hant anter cant lur*, hag egile anter-cant. Evel n'ho doa ket peadra da baea, e roas discarg d'an eil ha d'egile. Piou a gar anezhan ar muia ? » Simon a respontas : « An hini, m'oar-vad, a zo pardonet d'ezhan ar

muia. » Jesus a lavaras d'ezhan : « Barnet mad e peus. »

Goudeze, oc'h en em drei varzu ar vaouez, e lavaras da Zimon : « Guelet a res ar vaouez-se ? Deut oun en da di, *ha n'e peus ket heuliet giziou ar vro*, n'e peuz ket taolet dour var va zreid ; mes hi he deus goalc'het va zreid gant he daelou hag ho zec'het gant he bleo ; n'e peus ket roet d'in ar pok ; mes hi, abaoue ma 'z eo deut, n'eo ket ehanet da bokat d'am zreid ; n'e peus ket scuillet eol var va fenn ; mes hi he deus scuillet louzou c'houez vad var va zreid. Setu perag me lavar d'id : calz pec'hejou a zo pardonet d'ezhi abalamour m'he deus bet eur garantez vras *hag a gresko c'hoaz varlerc'h eun hevelep pardon*. An hini a zo pardonet d'ezhan neubeutoc'h a gar neubeutoc'h. » Ha Jesus a lavaras d'ar vaouez-se : « Da bec'hejou a zo pardonet d'id. »

Hag ar re a ioa ouz taol ganthan a en em lakeas da lavaret ennho ho-unan : « Piou heman a bardon memez ar pec'hejou ? » Mes Jesus a lavaras d'ar vaouez : « Da feiz hen deus saveteet ac'hanot, kerz e peoc'h. »

# EIZVET PENNAD

Pareans eun den kemeret gant an diaoul. Ar pec'hed a eneb ar Spered-Santel. Burzud Jonas. Guir gerent Jesus *(S. Vaze, XII, 22-50 ; S. Marc, III, 20-35 ; S. Lucas, VIII, 1-3, 19-21 ; XI, 14-36).*

---

Goudeze Jesus a ieas dre ar c'heariou hag ar c'heriadennou evit prezeg ha cass kelou mad rouantelez Doue. Ganthan edo an daouzeg hag eur vaouez bennag a ioa bet dilivret euz drouc-sperejou ha clenvejou : Mari, lezhanvet Madalen, a ioa eat seiz diaoul anezhi ; Jann, maouez Chusa, rener ti Herodes ; Suzanna ha calz re all. Ar merc'hed-se a zicoure anezhan deuz ho madou.

Mont a rejont en eun ti, hag ar foul a en em zestumas adarre, en hevelep doare ma ne c'hellent ket memez dribi bara. Pa glevas he gerent, e teujont evit he gemeret ; lavaret a reant : « Collet hen deus he skiant. » (1)

D'ar mare-ze e tigassjot dirazhan eun den kemeret gant an diaoul hag a ioa dall ha mut. Jesus a bareas anezhan hag a gassas kuit an diaoul, en hevelep doare ma parlante ha ma vele sclear. An holl a oue estlammet hag a lavare : « Daoust hag heman n'eo ket mab David, *ar C'hrist a dle dont euz he ouenn?* »

An doctored a ioa diskennet euz Jerusalem hag ar pharisianed a lavaras o clevet an dra-

---

(1) Lod euz kerent Jesus ne gredent ket ennhan, a lavar S. Iann, VI, 5.

ze : « Beelzebub a zo ennhan, ha dre brins an diaoulou e cass kuit an diaoulou. »

Jesus, oc'h anaout ho zonjou, ho galvas hag a lavaras d'ezho e parabolennou : « Penaoz Satan a c'hell cass kuit Satan ? Mar d-ema Satan e brezel outhan he-unan, penaoz e chomo e rouantelez en he za ? Peb rouantelez disunanet outhi he-unan a vezo dismantret ; peb kear, peb ti disunanet outhan he-unan ne jomo ket en he za. Ma c'h-en em zav Zatan eneb d'ezhan he-unan, setu an disunaniez ; ne c'hello ket chom en he za, mes great eo ganthan. C'houi a lavar e cassan kuit an diaoulou dre Veelzebub ; ma cassan kuit an diaoulou dre Veelzebub, dre biou ho pugale ha gass kuit anezho ? Hi eta a varno ac'hanoc'h. Mes ma cassan kuit an diaoulou dre zorn Doue ha dre Spered Doue, neuze ta rouantelez Doue a zo deut beteg ennhoc'h.

» Pa vez eun den crenv hag armet o tiouall he zor, kement hen deus a zo e peoc'h. Penaoz e c'hello unan bennag mont e ti an den crenv ha laerez he arrebeuri, ma n'hen deus ket da genta, abalamour ma 'z eo crenvoc'h, liammet anezhan ? Goude m'han dezo he drec'het, e tenno diganthan he holl armou a rea he fizians, e reio scrap en ti hag e ranno he breiz. *Me a zo crenvoc'h eged Satan hag a denn an dud diganthan.*

» An hini n'ema ket ganen a zo em eneb ; an hini ne zestum ket ganen a foran. Setu perag e lavaran d'ehoc'h, peb pec'hed ha peb blasphem a vezo pardonet da vugale an dud. Mes ar blasphem a eneb ar Spered-Santel ne vezo

ket pardonet. An hini hen dezo lavaret eur ger bennag a eneb Mab an den, *abalamour ne c'hoar ket eo Doue*, a gavo pardon ; mes an hini a gomzo a eneb ar Spered-Santel ne vezo ket pardonet nag er bed-man, nag er bed all : chom a reio ato dindan he bec'hed. »

Abalamour ma lavarent : « Ar spered hudur a zo ennhan », *ha ma lakeant var galloud an diaoul, gant eur fallagriez iskis, ar pez a rea ar Spered-Santel evit ho zavetei, ar pharisianed a dec'he dioc'h gras Doue, ha dre ze, a vire outhan da bardoni.*

*Jesus a lavaras c'hoaz :* « Pe lavarit eo mad ar vezen hag eo mad he frouez, pe lavarit eo fall ar vezen hag eo fall he frouez ; rag dioc'h ar frouez, ec'h anavezer ar vezen.

» Ouenn aëred ! penaoz e c'hellit-hu lavaret traou mad, pa 'z oc'h fall ? Rag ar c'hinou a gomz deuz ar pez a leun ar galon. An den mad a denn traou mad euz he denzor mad, hag an den fall a denn traou fall euz he denzor fall. Hogen, me ' lavar d'ehoc'h, red e vezo rei count, da zeiz ar varnedigez, deuz peb comz didalvez a vezo bet lavaret. Dioc'h he gomzou peb hini a vezo lakeat just, ha dioc'h he gomzou peb hini a vezo condaonet. »

Hogen, epad ma lavare an traou-ze, eur vaouez a zavas he mouez euz creiz ar foul hag a lavaras d'ezhan : « Eürus ar c'horf hen deus ho touget, eürus ar c'herc'hen hen deus ho maget ! » Jesus a lavaras : « Eürus kentoc'h ar re a zilaou comz Doue hag a vir anezhi ! »

Unan bennag a douez an doctored hag ar pharisianed a lavaras neuze d'ezhan evit . e

denti : « Mestr, ni a garfe guelet ac'hanoc'h oc'h ober eur burzud en env. » Jesus a en em lakeas da lavaret d'ar bobl a zirede en dro d'ezhan : « Ar ouenn-man a zo fallagr hag avoultrerez, *treitourez da Zoue* ; goulen a ra eur burzud, ha ne vezo roet d'ezhi burzud ebed, nemet burzud ar prophet Jonas. Rag evel Jonas a oue eur burzud evit an Ninivited, evelse Mab an den a vezo eur burzud evit ar ouenn-man : Jonas a zo bet e cof ar pesk tri devez ha teir nozvez ; en hevelep doare Mab an den a vezo e cof an douar tri devez ha teir nozvez.

» Tud Niniv a zavo d'ar varn gant ar ouenn-man, hag he c'hondaono ; rag great ho deus pinijen o clevet Jonas, hag ez eus ama tremen Jonas. Rouanez ar c'hreiz-deiz a zavo d'ar varn gant ar ouenn-man, hag he c'hondaono ; rag deut eo deuz costez pella an douar evit silaou furnez Salomon, hag ez eus ama tremen Salomon.

» *Mes da betra e talvez sclerijen d'an hini n'eo ket yac'h he zaoulagad?* « Pa vez elumet eur c'houlaouen, ne vez ket lakeat en eul leac'h cuzet pe dindan eur boezel, mes var ar c'hantolor, evit ma velo sclear an neb a erru. Goulou da gorf eo da lagad. Ma 'z eo neat da lagad, da gorf a bez a vezo sclerijennet ; ma 'z eo goallet, da gorf a vezo en denvalijen. Diouall eta na ve troet e tenvalijen ar sclerijen a zo ennot. Ma 'z eo splann da gorf a bez, eb netra tenval, e vezo splann holl, hag e vezi sclerijennet evel gant eur goulou lugernus. *Ma n'eo ket tenvaleat da ene*

*gant drouc-ioulou, e scleraio ac'hanot deuz sclerijen ar virionez.*

» Pa vez eat ar speret hudur er meaz euz eun den e vale dre al leac'hiou dizourec : clask a ra discuiz ha ne gav ket. Hag e lavar : « Distrei a rin em zi am eus kuiteat. Ha distro, e cav anezhan goullou, scubet ha kempennet. Neuze ez a hag e kemer ganthan seiz spered all falloc'h egethan. Mont a reont en ti hag e chomont ebarz, ha diveza stad an den-ze a zo goassoc'h eged ar c'henta. Hevelep tra a zigouezo gant ar ouenn fallagr-man. »

Prezeg a rea c'hoaz d'ar bobl pa deuas he vamm hag he gendirvi. Egiz na c'hellent ket tostaat, abalamour d'ar foul a ioa azezet en dro d'ezhan, e choment er meaz hag e claskent prezeg outhan. Cass a rejont d'he c'hervel, hag e oue lavaret da Jesus : « Setu ho mamm hag ho kendirvi a zo er meaz o clask ac'hanoc'h, c'hoant d'ezho d'ho kuelet. » Hen a respontas : « Piou eo va mamm ha piou eo va c'hendirvi ? » Hag o sellet ouz ar re a ioa azezet en dro d'ezhan, he zorn astennet var he ziskiblien, e lavaras : « Setu va mamm ha va c'hendirvi : an dud a zilaou hag a ra comz Doue. Rag an neb a ra bolontez va Zad a zo en envou, hennez eo va breur, va c'hoar ha va mamm. »

## NAVET PENNAD

Parabolennou rouantelez an envou *(S. Važe, XIII, 1-53 ; S Marc, IV, 1-34 ; S. Lucas, VIII, 4-18 ; XIII, 18-21).*

---

### 1 — Parabolen an Hader

Eun devez, Jesus a ieas euz eun ti da azeza ha da gelen var ribl ar mor. E giz ma vode eun dud bras en dro d'ezhan ha ma tiredet euz ar c'heariou, e pignas en eur vag hag ec'h azezas. Ar foul a jome var an aod tro var dro. Neuze e teskas d'ezho calz traou e parabolennou hag e lavare d'ezho en he gelennadurez :

« Silaouit. Eun hader a ieas da daoler he had. Epad ma hade, darn deuz ar greun a gouezas var an hent, hag e ouent bresset, ha laboussed an env a zrebas anezho. Darn all a gouezas var eun dachen veinec, el leac'h n'ho doa ket calz a gondon ; divoan a rejont buhan, abalamour n'oa ket a zounder douar. Pa deuas heol, e ouent scaotet, hag abalamour n'ho doa na griziou, na glebor, e tizec'hjont. Darn all a gouezas etouez ar spern ; mes ar spern a zavas gantho hag ho mougas, ha ne rojont ket a frouez. Darn all a gouezas en douar mad, hag a roas eun drevad a zavas, a greskas, hag a deuas divarnhan tregont, triugent ha cant evit unan. » Goudeze Jesus a lavaras : « Ra glevo an hini hen deus diouscouarn da glevet ! »

Pa jomas he-unan, an daouzeg a ioa ganthan hag an diskiblien a dosteas hag a lavaras d'ezhan : « Perag e comzit-hu d'ezho e parabolennou ? Petra ' zinifi ar barabolen-ze ? »

Jesus a respontas d'ezho : « Anaout mysteriou rouantelez an envou a zo roet d'ehoc'h-c'houi ; mes d'ezho n'eo ket. Evit re an dianveaz peb trá ' zo cuzet dindan parabolennou. Evit guir, roet e vezo d'an neb hen deus, hag e founno ; mes an neb n'hen deus ket a vezo tennet diganthan memez ar pez hen deus. *An hini hen deus bet digant Doue ar c'hras da veza galvet hag hen deus heuliet anezhi, hen dezo grassou all hag a zestumo meritou founnus ; an hini n'hen deus ket silaouet gras an Aotrou Doue a jom dibourvez a virit, ha Doue a baouezo muioc'h-mui da c'hervel anezhan.* Setu perag e comzan d'ezho e parabolennou : rag evelse e velont eb guelet, e clevont eb clevet hag eb compren, hag e teu da vir ennho comzou ar prophet Isaias a lavar : « Clevet a reot gant ho tiouscouarn, ha ne gomprenot ket ; sellet a reot gant ho taoulagad, ha ne velot ket ; rag calonou an dud-man a zo teveet, ho diouscouarn a zo pounnereet, ho daoulagad a zo clozet gantho, evit na velint ket gant ho daoulagad, na glevint ket gant ho diouscouarn, na gomprenint ket en ho c'halon, na zistroint ket ouzin, na barein ket anezho ha na gavint ket pardon deuz ho fec'hejou. » Evidhoc'h-c'houi a zo eürus da gaout daoulagad a vel ha diouscouarn a glev. Rag me a lavar d'ehoc'h e guirionez, calz propheted ha tud just ho deus c'hoanteat

guelet ar pez a velit, ha n'ho deus ket guelet; clevet ar pez a glevit, ha n'ho deus ket clevet. »

« Ne gomprenit ket ar barabolen-ze, a lavaras Jesus d'ezho? Penaoz neuze e comprenot an holl barabolennou all ? Silaouit eta hini an hader.

» An had eo comz Doue.

» An hent a zigemer an had eo ar re a glev kelou ar rouantelez ha ne gomprenont ket *dre ho faot;* kerkent Satan a deu hag a lam ar gomz a zo bet hadet en ho c'halon, gant aon ne vent salvet o credi.

» An dachen veinec a zigemer an had eo ar re a glev ar gomz hag he receo dioc'htu gant levenez ; mes n'he deus ket a c'hriziou ennho, ho feiz ne bad nemet eur pennad. Pa deu an drubuill hag ar goall-vuez abalamour d'ar gomz, e stokont outho dioc'htu hag ec'h en em dennont.

» Ar spern a gouez an had en ho zouez eo ar re a glev ar gomz ; mes nec'hamanchou ha tregassou ar bed-man, touellerez an danvez, plijaduriou ar vuez hag ioulou all c'hoaz a ia ennho, a voug ar gomz hag he lakaa difrouez.

» An douar mad a receo an had eo ar re a glev ar gomz, he digemer, he c'hompren, he dalc'h en eur galon vad ha deuz ar re vella, hag o kemeret poan, a ro frouez, unan tregont, eun all tri-ugent hag eun all cant. »

*An ebestel n'oant sclerijennet nemet evit sclerijenna an dud all d'ho zro.* Jesus a lavare d'ezho : « Daoust hag eur goulou a zo elumet evit beza lakeat dindan eur boezel, pe dindan eur guele ? Ha ne vez ket lakeat var eur c'han-

tolor evit ma velo sclear an neb a erru ? Rag n'eus netra goloet *em c'heiennadurez* na vezo ket discuezet, n'eus netra cuzet na vezo ket anavezet ha discleriet. Ra glevo an hini hen deus diouscouarn da glevet ! Taolit evez eta, a lavare c'hoaz d'ezho, petra glevit ha penaoz e clevit. Ar muzul ho pezo muzulet ganthan a jervicho evidhoc'h, hag e vezo lakeat ouspenn evidhoc'h ; rag d'an hini hen deus e vezo roet, ha digant an hini n'hen deus ket e vezo tennet memez ar pez a gred caout. » *An abostol mad a vezo paet muioc'h eged na virit ; an hini fall a gollo memez ar feiz a grede delc'her c'hoaz.*

### 2 — Parabolen an douar a zoug frouez anezhan he-unan

Jesus a lavare d'ezho ive : « Rouantelez an env a zo henvel ouz had a daol eun den en douar. E cousko, e savo en noz hag en deiz, an had a zivoan hag a gresk, eb gouzout d'ezhan. Rag an douar a zoug frouez anezhan he-unan, da genta eur ieoten, da c'houde eur penn, erfin guiniz leiz ar penn. Ha p'han deus great he frouez, e vez medet ; rag an eost a zo. » *An abostol ne ra nemet hada ar gelennadurez ; gras Doue a ro ar c'hresk hag ar frouez.* (1)

---

(1) Me am eus plantet, a lavare S. Paol, divar benn ar feiz a gassas da baïaned Corinth, Apollo hen deus douret, mes Doue hen deus roet ar c'hresk. 1 Cor. III, 6.

### 3 — Parabolen ar guiniz hag an dreog

Jesus a lakeas dirazho eur barabolen all, hag a lavaras : « Rouantelez an envou a zo henvel ouz eun den hag hen deus hadet greun mad en he bark. Epad ma couske an dud, he enebour a deuas, a daolas had dreog var c'horre ar guiniz hag a ieas kuit. An ed a zavas, ha ractal ma tivodas e oue guelet an dreog. Neuze servicherien an ozac'h a dosteas hag a lavaras d'ezhan : « Mestr, ha n'ho peus-hu ket hadet greun mad en ho park ? Euz a beleac'h ta ez eus dreog ennhan ? » Lavaret a reas d'ezho : « An enebour hen deus great ân dra-ze. » Ar jervicherien a lavaras d'ezhan : « Mar kirit, ez aimp da c'houennat anezhan ? » — « Nann, emezhan, gant aon ne denfac'h, o testum an dreog, ar guiniz da heul. Lezit an eil hag egile da greski beteg an eost, ha da vare an eost e lavarin d'an eosterien : « Destumit da genta an dreog ha grit herdin ganthan da zêvi ; ar guiniz avad, destumit anezhan em grignol. »

### 4 — Parabolen ar c'hreunen zezo

Eur barabolen all a lakeas dirazho en eur lavaret : « Ouz petra eo henvel rouantelez Doue ? E kenver petra e lakeimp anezhi ? Henvel eo ouz eur c'hreunen zezo hen deus kemeret eun den da hada en he bark. Beza eo, evit guir, ar bihanna deuz an hajou ; mes, p'hen deus great he gresk, eo brassoc'h eged an holl ieotennou, e teu da vezen, e ra

scourrou bras, en hevelep doare ma c'hell laboussed an env dont varnho da ziscuiza ha da zisheoli. *Evelse penn kenta an Iliz a vezo dister, mes gant an amzer eun niver bras a dud a deuio ennhi da jom.* » (1)

### 5 — Parabolen ar goell

Eur barabolen all a lavaras d'ezho : « Rouantelez an env a zo henvel ouz goell a gemer eur vaouez hag a vesk e tri vuzul bleud, beteg ma c'hoio an toaz a bez. *Ar relijion gristen, evel eur goell nerzus, a jencho doare ar bed.* »

Jesus a lavaras an holl draou-ze d'ar foul e meur a barabolen, hervez ma c'hellent clevet. Ne gomze ket d'ezho eb parabolennou, evit ma vije sevenet comz ar prophet : « Me a zigoro va ginou e parabolennou, me a ziscuezo an traou cuzet abaoue crouidigez ar bed. » Mes disparti e tisplege peb tra d'he ziskiblien.

### 6 — Jesus a zispleg parabolen ar guiniz hag an dreog

Neuze e cassas kuit ar bobl hag e teuas d'an ti. He ziskiblien a deuas d'he gaout en eur lavaret : « Displegit d'eomp parabolen an dreog er park. » Respont a reas d'ezho : « An hini a had greun mad eo Mab an den ; ar park eo ar bed ; ar greun mad eo bugale ar rouantelez ; an dreog eo bugale ar fallagriez ; an enebour hen deus he hadet eo an diaoul ; an eost eo fin

(1) Cf. S. Jerom, ap. Fillion, in Mat. XIII, 32.

ar bed ; an eosterien eo an elez. Evel ma testumer an dreog ha ma tever anezhan, evelse e tigouezo da fin ar bed. Mab an den a gasso he elez ; tenna ' reint euz he rouantelez an holl dud a voall-scueriou hag an holl artisaned fallagriez, hag e taolint anezho e forn-vras an tan : eno e vezo lenv ha scrign dent. Neuze an dud just a lugerno evel an heol e rouantelez ho Zad. Ra glevo an hini hen deus diouscouarn da glevet. »

### 7 — Parabolen an tenzor cuzet hag ar berlezen

« Rouantelez an env a zo henvel ouz eun tenzor cuzet en eur park. An neb a gav anezhan he c'holo, ha laouen deuz he gavaden, ez a, e verz he holl beadra hag e pren ar park-se.

» Rouantelez an env a zo henvel c'hoaz ouz eur marc'hadour a glask perlez mad. P'han deus cavet eur berlezen a dalvoudegez, e za, e verz kement hen deus hag e pren anezhi. »

*Avechou gras an aviel a en em ginnig heunan, evel an tenzor cuzet ; avechou all e ranker he c'hlask, evel ar berlezen. Beza he deus kement a dalvoudegez ma tleer diouer peb tra evit caout anezhi.*

### 8 — Parabolen ar pesked mad hag ar pesked fall

« Rouantelez an env a zo henvel c'hoaz ouz eur roued a daoler er mor hag a zestum pesked a beb seurt. Pa vez leun e tenner anezhi, ec'h

azezer var an aod, e tibaber ar re vad e panerou hag e taoler ar re fall er meaz. Evelse e tigouezo da fin ar bed. An elez a deuio, a zispartio ar re fall a douez ar re just hag ho zaolo e fornvras an tan : eno e vezo lenv ha scrign dent.

» Comprenet ho peus an holl draou-ze ? » — « Ia, emezho. » — « Mad ! a lavaras Jesus, peb doctor guiziec var rouantelez an envou a zo henvel ouz eun ozac'h a denn euz he denzor traou nevez ha traou coz. » *Peb prezeger a ranno d'an dud guirioneziou coz lezen Moyses ha guirioneziou nevez an Aviel, hag a roio da beb hini dioc'h ma c'hello kemeret.* » (1)

P'han doa Jesus echuet an holl brezegennou-ze, ez eas kuit ac'hano.



(1) S. Jer. ha S. Aug., ap. Allioli, in Mat. XIII, 52.

## DEGVET PENNAD

An avel foll torret ; an daou zen, kemeret gant an diaoul e Jerasa, pareet. *(S. Vaze, VIII, 18, 23-34 ; S. Marc, IV, 35-40 ; V, 1-20 ; S. Lucas, VIII, 22-39).*

---

Er memez devez, dioc'h ar pardaez, Jesus, o velet calz tud en dro d'ezhan, a lavaras d'he ziskiblien : « Deomp en tu all d'al lenn. » Pignat a reas en eur vag, hag an diskiblien, o lezel eno ar bobl, he gemeras gantho evel ma edo, *dibourvez evit an hent*. Bagou all a ioa c'hoaz ganthan. Epad an treiz ec'h en em roas da gousket. Ha setu eur bar-avel o c'houeza var ar mor, hag an tarziou dirollet o c'holo ar vag hag o carga anezhi. Edont en danjer. Jesus a gouske diadre, he benn var eun dorchen. An diskiblien a dosteas hag hen dihunas : « Mestr, emezho, ha n'emaoc'h ket e chal gant hon danjer ? Saveteit ac'hanomp, emaomp o vont da goll. » Jesus a zavas hag a gemennas d'an avel gant eur vouez gourdrouzus, hag a lavaras grons d'ar mor : « Peoc'h ! sioul ! » Hag an avel a baouezas hag e teuas eur sioulded bras. Neuze e lavaras d'ezho : « Tud a neubeut a feiz, perag ho peus aon ? E peleac'h ema ho feiz ? Ha ne gredit ket c'hoaz ? » Spontet hag estlammet e lavarent an eil d'egile : « Piou heman ta ? Kemenn a ra d'an avel ha d'ar mor, hag e sentont outhan. »

An diskiblien a verdeas beteg an tu all d'al lenn, e bro Jerasa, dirag ar Galilee. Pa

ziskenne Jesus euz ar vag, setu o tiredet varzu ennhan daou zen kemeret gant diaoulou. Dont a reant euz beziou a *zo henvel er vro-ze ouz caviou*, ha ken drouc oant, ma ne c'helle nicun tremen dre an hent-se.

Unan a ioa an diaoul ennhan abaoue pell amzer : ne zouge guiskamant ebed, ha den n'hen doa gellet morse he staga memez gant chadennou. Meur a vech oa bet hualet ha liammet gant chadennou ; mes terri a rea ar chadennou ha bruzuna an hualou : den ebed ne c'helle dont a-benn anezhan. Ne jome e ti ebed ; mes noz-deiz e tremene he amzer er beziou, er meneziou hag el leac'hiou distro ma veze casset ennho gant an diaoul. Eno e ioue hag ec'h en em c'hloaze a daoliou mein.

Pa veljont Jesus a-ziabell, an dud-se a ziredas d'he gaout, a stouas hag a grias gant eur vouez crenv : « Petra falvezit diganeomp, Jesus, Mab Doue a zo dreist peb tra ? Ha deut oc'h ama evit hor poania araog an amzer ? » (1)

Goulzgoude Jesus a lavare d'an diaoul : « Kea er meaz, spered hudur. » — « Me ho ped hag ho asped, emezhan, n'am bourrevit ket. »

— « Pe hano e peus, a c'houlennas Jesus ? »

— « Strollad eo va hano, abalamour ma 'z omp niverus ama. »

Eur vanden vras a berc'hel a ioa var dro eno o clask boued er menez. An diaoulou a bede Jesus ne gassje ket anezho euz ar vro, nag ho stlapje ket en islounk : « Ma cassit ac'hanomp

---

(1) An drouc-sperejou a vezo bourrevet goassoc'h goude ar varn, hervez ma lavar S. Per, II Petr. II, 4.

kuit, emezho, hon lezit da vont er perc'hel. » Jesus a lezas anezho dioc'h-tu : « It, emezhan. » Ar sperejou hudur a ieas kuit evit mont er perc'hel. Kerkent ar vanden a bez, hag a ioa daou vil anezhi, a en em strinkas gant herr var he fenn er mor, hag e varvjont en dour.

O velet an dra-ze, an diouallerien a dec'has hag a embannas e kear ha var ar meaz an holl draou-ze, hag ar pez a ioa tremenet divar benn an dud a ioa bet kemeret gant an diaoulou. Keriz a deuas da velet ar pez a ioa c'hoarvezet. Digouezet gant Jesus, e veljont unan deuz ar re a ioa bet iskinet gant an diaoul azezet e-harz he dreid, guisket ha mad he spered. Aon a grogas ennho ; hag an testou a lavaras d'ezho penaoz an den kemeret a ioa bet dilivret hag ar pez a ioa c'hoarvezet gant ar perc'hel. Holl dud Jerasa a en em lakeas neuze da bedi Jesus ma pellaje dioutho, abalamour m'oant dalc'het gant eur spont bras.

Evel Jesus a bigne er vag evit distrei, an den a ioa bet goasket gant an diaoul a c'houlennas diganthan chom en he gompagnunez. Jesus n'her c'hemeras ket, mes lavaret a reas dezhan : « Distro d'ar gear da gaout da re ha lavar d'ezho kement hen deus great Doue evidot, gant truez ouzid. Mont a reas kuit hag ec'h en em lakeas da brezeg e kear a bez hag en Decapol kement hen doa great Jesus evithan, hag an holl a ioa estlammet.

## UNNEGVET PENNAD

Pareans eur vaouez clanv gant an divoada ha resurrection merc'h Jaïr *(S. Vaze, IX, 18-26 ; S. Marc, V, 21-43 ; S. Lucas, VIII, 40-56).*

---

Jesus a dreuzas adarre al lenn er vag, ha pa zistroas, ar foul niverus a ioa ouz he c'hortoz var ribl ar mor a ziredas d'he zigemeret. Epad ma comze outho, e teuas eun den, hanvet Jaïr, hag a ioa e penn eur synagog. Ouz he velet e stouas d'he dreid hag e pede stard anezhan da zont d'he di, abalamour he verc'h unic, oajet a zaouzeg vloaz, a ioa toc'hor. « Va merc'h, emezhan, a zo dare da vervel ; deuit, lakit ho torn varnhi evit ma pareo ha ma vevo. » Jesus a zavas hag a ieas ganthan, heuliet gant he ziskiblien hag eur foul vras, a voaske anezhan.

Hogen, bez' ez oa eur vaouez clanv gant an divoada abaoue daouzeg vloaz. Calz he doa gouzanvet a berz meur a louzaouer, ha dispignet oa ganthi he holl feadra, eb beza guelloc'h. Den ne c'helle he farea, hag ar c'hlenved a iea var voassaat. Pa glevas hano deuz Jesus, e teuas er foul, e tosteas a ziadrenv hag e touchas ouz frezilloun he viskamant. Rag lavaret a rea ennhi he-unan : « Ma touchan ebken ouz he viskamant, e vezin pare. » Ractal an divoada a ehanas hag e santas en he c'horf oa pare deuz he droug.

Er memez amzer Jesus, oc'h anaout ennhan he-unan ez oa eat eun nerz anezhan, a droas

varzu ar foul hag a lavaras : « Piou hen deus touchet ouz va guiskamant ? » Evel ma nac'he an holl, Per hag an diskiblien a ioa ganthan a lavaras : « Mestr, an dud a voask hag a ziez ac'hanoc'h, ha c'houi 'lavar : piou hen deus touchet ouzin ? » — « Unan bennag hen deus touchet ouzin, eme Jesus, rag santet em eus eun nerz o vont ac'hanon. » Hag e claske gant he zaoulagad en dro d'ezhan an hini hen doa touchet outhan. Ar vaouez, o velet oa dizoloet hag o c'houzout ar pez a ioa c'hoarvezet ennhi, a deuas en eur grena gant ar spont da stoui dirazhan hag a lavaras d'ezhan ar virionez penn da benn. Dirag ar bobl a bez e tisclerias perag he doa touchet outhan ha penaoz oa bet pareet var an heur. Jesus a lavaras d'ezhi : « Bez fizians, va merc'h, da feiz hen deus da zaveteet ; kea e peoc'h ha bez pare deuz da zroug. »

Jesus a gomze c'hoaz pa deuas unan bennag euz ti penn ar synagog da lavaret da heman : « Da verc'h a zo maro ; perag tregassi ken ar mestr ? Lez anezhan e peoc'h. » Jesus, o veza clevet an dra-ze, a lavaras da dad ar plac'h yaouank : « Na gemer ket aon ; cred ebken hag e vezo saveteet. »

Ne lezas da heul anezhan nemet Per, Jakes ha Iann, breur Jakes. Pa zigouezjont en ti, Jesus a velas sonerien fleit hag eur foul trubuillet ; holl e lenvent hag ec'h hirvoudent. Jesus a lavaras d'ezho : « Perag e strafillit hag e vouelit ? Ar verc'h n'eo ket maro, mes cousket. » Hag an dud-se a rea goap anezhan abalamour ma c'houient oa maro. Mes Jesus,

o veza casset an holl er meaz, a gemeras ganthan tad ha mamm ar plac'h yaouank hag an diskiblien hen heulie. Erruet el leac'h m'edo astennet ar plac'h yaouank, e kemeras he dorn hag e lavaras d'ezhi : « Talitha cumi ! » Ar pez a zinifi : « Plac'h yaouank, sao ! » Kerkent ene ar verc'h a zistroas ennhi, hag e savas, hag ec'h en em lakeas da vale. Jesus a c'hourc'hemennas rei boued d'ezhi. He c'herent a oue souezet bras, hag e kemennas stard d'ezho arabat lavaret ger da zen. Mes ar brud a en em skignas dre ar vro-ze a bez.

~~~~~~~~~~~~~~
~~~~~~~~~~~~~~

## DAOUZEGVET PENNAD

Pareans daou zen dall. Pareans unan mut kemeret gant an diaoul. Jesus a zistro da Nazareth hag a ra eun trede tro er Galilee. (*S. Vaze, IX, 27-38 ; XIII, 54-58 ; S. Marc, VI, 1-6*).

---

Evel Jesus a iea kuit ac'hano, daou zen dall a heulias anezhan en eur grial : « Mab David, bezit truez ouzomp ! » Pa en em gavas en ti, ar re zall a dosteas outhan. Jesus a lavaras d'ezho : « Credi a rit-hu e c'hellan ober an dra-ze evidhoc'h ? » — « Ia, Aotrou, emezho. » Neuze e touchas ouz ho daoulagad en eur lavaret : « Ra vezo great d'ehoc'h hervez ho feiz. » Hag ho daoulagad a zigoras *d'ar sclerijen*. Jesus a lavaras d'ezho gourdrouzus : « Diouallit na c'houezfe den. » Mes en eur vont kuit ec'h hadjont he vrud dre ar vro-ze a bez.

Goude m'oant diloc'het, e oue lakeat dirazhan eun den mut a ioa an diaoul ennhan.

Jesus a gassas kuit an diaoul, hag ar mut a barlantas. An dud a lavare gant estlamm : « Biscoaz n'eus guelet kement all en Israël. » Mes ar pharisianed a lavare : « Dre brins an diaoulou e cass kuit an diaoulou. » *Ato ar memez drouc-comz heuzus*. O veza pelleat ac'hano, ez eas d'he vamm-bro, heuliet gant he ziskiblien. Kelen a rea e synagog Nazareth, hag an dud a jome estlammet. Eun deiz Sabbat, calz deuz ar re her silaoue, souezet

gant he gelennadurez, a lavare : « Euz a beleac'h e teu da heman kement all ? Petra eo ar furnez-se a zo roet d'ezhan ? Ha petra eo ar burzudou-ze a zo great ganthan ? Ha n'eo ket eur micherour, mab eur micherour ? Ha n'eo ket he vamm hanvet Mari ? He gendirvi, ha n'int ket Jakes ha Joseph, Simon ha Jud, *bugale Mari Cleophas* ? He giniterveżed, ha n'emaint ket holl en hon touez ? Euz a beleac'h ta e teu da heman kement all ? »

Eur mean-stok oa evitho. *Steki a reant ouz izelded he c'hinivelez ha ne deuent ket d'ar feiz.* Jesus a lavaras d'ezho : « Eur prophet n'eman eb enor nemet en he vro, en he di hag en he gerentiez. » Ne reas ket eno calz a vurzudou abalamour d'ho discredoni. Eun neubeut tud goan ebken a bareas en eur astenn varnho he zaouarn. Souezet oa gant ho spered difeiz.

Ha Jesus a ieas euz an eil kear ha keriaden d'eben evit kelen en ho zynagogou, embann kelou mad ar rouantelez ha parea peb clenved ha peb fallentez. O velet foul an dud, hen doa truez outho, abalamour ma 'z oant goasket hag en em lezet-holl evel denved ha n'ho doa ket a bastor. Neuze e lavaras d'he ziskiblien : « An eost evit guir a zo bras, mes al labourerien a zo neubeut anezho. Pedit eta mestr an eost ma casso labourerien en he eost. »

## TRIZEGVET PENNAD

Cannadur ha kentelliou roet d'an ebestel (*S. Vaze, X, 1, 5-42 ; XI, 1 ; S. Marc, VI, 7-13 : S. Lucas, IX, 1-6*).

---

Jesus a c'halvas an daouzeg abostol hag a roas d'ezho galloud var an holl sperejou hudur evit cass kuit anezho, ha nerz da barea an holl glenvejou hag an holl fallenteziou. Goudeze e cassas anezho daou ha daou da brezeg rouantelez Doue ha da barea an dud clanv.

O cass an daouzeg, Jesus a roas d'ezho ar gemennadurez-man.

### 1 — Kentelliou evit an amzer neuze

« Na gerzit ket e bro ar baianed ha ne d-it ket e keariou ar Zamaritaned, mes it kentoc'h var zu an denved a zo collet euz ti Israel. Dre ma 'z eot, prezegit er giz-man : rouantelez an envou a zo tost. Pareit ar re glanv, digassit e buez ar re varo, purit ar re lor, cassit kuit an diaoulou : roit evit netra ar pez oc'h eus bet evit netra.

» N'ho pezet nag aour, nag arc'hant, na mouniz en ho couriz, na sac'h evit an hent, na bara, rag al labourer a virit he vevans. N'ho pezet na diou zae evit en em viska, na baz, nemet oc'h red, na boutou, mes sandalennou. E kement kear pe geriaden ma 'z eot, goulennit piou an den a zoare ebarz, ha chomit en he di beteg ma 'z eot kuit. En eur vont en ti, saludit

anezhan ha lavarit : peoc'h d'an ti-man. Ha ma 'z eo din an ti-ze, ho peoc'h a deuio varnhan ; mes ma n'eo ket din, ho peoc'h a deuio varnhoc'h. Ma ne zigemerer ket ac'hanoc'h ha ne zilaouer ket ho comzou, it er meaz euz an ti-ze, pe ar gear-ze hag hejit ar boultren deuz ho treid e testeni en ho eneb. E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, da zeiz ar varn e vezo great goassoc'h d'ar gear-ze eged da vro Sodom ha Gomorrh. »

### 2 — Kentelliou evit an amzer ma prezegint d'ar boblou

« Setu e cassan ac'hanoc'h evel denved etouez bleizi. Bezit eta eveziec evel aëred ha didroidel evel coulmed. Dioualllit ouz an dud. Rag ober a reint d'ehoc'h mont dirag ho leziou-barnedigez, hag ho scourjeza a reint en ho zynagogou. Abalamour d'in-me e viot casset dirag pennou kear hag ar rouaned, evit beza testou *va c'helennadurez* dirazho ha dirag ar baïaned. Pa viot lakeat etre daouarn an dud, ne zonjit ket petra da lavaret na penaoz hel lavaret : d'an heur-ze e vezo lakeat en ho spered petra da lavaret : rag n'eo ket c'houi a gomz, mes Spered ho Tad a gomz ennhoc'h. Goulzgoude ar breur a gasso ar breur d'ar maro, hag an tad he vab ; ar vugale a en em zavo a eneb ho c'herent hag ho lakeio d'ar maro. C'houi a vezo cassaet gant an holl abalamour d'am hano. Mes an hini hen dezo dalc'het mad beteg ar fin a vezo salvet. Pa viot goall-gasset en eur gear, tec'hit da eun

all. E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, n'ho pezo ket peur-c'hreat keariou Israel, pa deuio Mab an den *da zismantra Jerusalem ha da beurgass d'an traon rouantelez Israel.* » (1)

### 3 — KENTELLIOU DA BREZEGERIEN AN AVIEL E PEB AMZER

« An diskibl n'eo ket dreist he vestr, nag ar servicher dreist he aotrou. Avoalc'h eo d'an diskibl beza evel he vestr ha d'ar servicher beza evel he aotrou. Ma ho deus hanvet an tad a famill Beelzebub, pegement muioc'h tud he di ? N'ho pezet ket aon razho. N'eus netra goloet *em c'helennadurez* ha ne dle beza discleriet ; netra cuzet ha ne dle beza anavezet. Ar pez a lavaran d'ehoc'h en denvalijen, lavarit er sclerijen ; ar pez a glevit en ho scouarn, prezegit var an toennou.

» N'ho pezet ket aon rag ar re a laz ar c'horf, mes ne c'hellont ket laza an ene : bezit aon kentoc'h rag *Doue,* an hini a c'hell coll ar c'horf hag an ene en ifern.

» Ha ne vez ket daou filip evit eur guenneg ? Goulzgoude unan anezho ne gouez ket d'an douar eb aotre ho Tad. Evidoc'h-c'houi, memez bleo ho penn a zo great an niver anezho holl. Bezit eta eb aon : c'houi a dal muioc'h eged meur a filip. Piou bennag am anzavo dirag an dud, me hen anzavo dirag va Zad a zo en envou ; mes piou bennag am nac'ho dirag an dud, me hen nac'ho dirag va Zad a zo en envou.

» Ne zonjit ket e ven deut da zigass ar

(1) Fillion, in Mat. X, 23.

peoc'h var an douar : n'oun ket deut da zigass ar peoc'h, mes ar c'hleze. Rag deut oun da lakaat an den a eneb he dad, hag ar verc'h a eneb he mamm, hag ar verc'h-gaër a eneb he mamm-gaër ; enebourien an den a zo evelse tud he di. *Va diskibl a vezo cassaet memez gant tud he di.* An hini a gar he dad pe he vamm muioc'h egedon n'eo ket din ac'hanon ; hag an hini a gar he vab pe he verc'h dreist-on n'eo ket din ac'hanon ; hag an hini ne gemer ket he groaz ha n'am heul ket n'eo ket din ac'hanon. An hini a zaveteio he vuez *er bed-man o tilezel ar feiz,* he c'hollo *er bed all ;* hag an hini a gollo he vuez, abalamour d'in-me, he zaveteio. An neb ho tigemer am digemer ; hag an neb am digemer a zigemer an hini hen deus va c'hasset. An neb a zigemer eur prophet, abalamour ma 'z eo eur prophet, hen dezo digoll eur prophet ; hag an neb a zigemer eun den just, abalamour ma 'z eo eun den just, hen dezo digoll an den just ; hag an neb a ro da efa da unan deuz ar re vihan-ze, ha pa ne ve nemet eur verennad dour ien, abalamour ma 'z eo va diskibl, hen dezo he zigoll. »

P'han doa Jesus peur-roet he gentelliou d'an daouzeg abostol, ez eas kuit ac'hano evit kelen ha prezeg e keariou ar vro. An diskiblien ive a ieas dre ar c'heariou da brezeg ar binijen hag an aviel. Pellaat a reant calz diaoulou deuz corfou an dud, leda ' reant oleo var galz tud clanv, *evit merka a ziaraog sacramant an Nouen* (1), hag e pareent anezho.

---

(1) Conc. Trid. sess. XIV, de sacr. Extr. Unct. C. I.

## PEVARZEGVET PENNAD

Merzerenti S. Iann Vadezour *(S. Vaze XIV, 1-12 ; S. Marc, VI, 14-29 ; S. Lucas, IX, 7-9).*

---

En amzer-ze ar roue Herodes a glevas hano deuz Jesus ha deuz kement a rea ; rag he vrud a ioa skignet. Nec'het oa, abalamour darn a lavare : « Iann Vadezour a zo savet a douez ar re varo ; » darn all : « Elias a zo en em ziscuezet ; » ha darn all : « Eur prophet, unan deuz ar re goz, a zo savet beo. » O clevet kement-se Herodes a lavaras da dud he balez : « Dibennet em eus Iann ; piou hennez ta a glevan hevelep traou anezhan ? Iann Vadezour eo, an hini am eus dibennet ; savet eo a douez ar re varo, ha setu perag e ra burzudou. » Hag e claske guelet Jesus.

E guirionez, Herodes hen doa casset tud da gemeret Iann, d'he jadenna ha d'he daoler er prison, abalamour da Herodiades, pried he vreur Philipp. Dimezet oa ganthi, ha Iann a lavare d'ezhan : « Pec'hed eo did caout pried da vreur. » Herodiades a stigne lassou da Iann hag a c'hoantea he laza ; mes ne c'helle ket. Rag Herodes a zouje anezhan, o c'houzout ez oa eun den just ha santel. Derc'hel a rea anezhan er prison, ober a rea calz traou var he c'her, hag he zilaou a rea a galon vad. Pa zavas c'hoant ganthan d'he lakaat d'ar maro, hen devoue aon rag ar bobl, rag an holl a gemere Iann evit eur prophet.

Pa deuas eun devez a zoare, Herodes, evit deiz bloaz he c'hinivelez, a roas eur goan d'ar brinsed, d'ar re genta deuz he offiserien ha da bennou-bras ar Galilee. Setu merc'h Herodiades a deuas e creiz ar zal hag a zansas. Plijout a reas da Herodes ha d'ar re a ioa ganthan ouz taol, ma lavaras ar roue d'ar plac'h yaouank : « Goulen diganen ar pez a giri, hag e roin d'id. » Memez e lavaras d'ezhi var he le : « Kement a c'houlenni a roin d'id, ha pa ve an anter deuz va rouantelez. »

Ar verc'h a ieas er meaz hag a lavaras d'he mamm : « Petra c'houlennin ? » — « Penn Iann Vadezour, eme hou-man. » Mont a reas difre da gaout ar roue hag e lavaras d'ezhan : « Me a c'hoanta e rofec'h d'in dioc'htu penn Iann Vadezour var eur plad. » Ar roue a oue glac'haret, mes abalamour d'he le ha d'an dud a ioa ouz he daol, ne falvezas ket ganthan ober displijadur d'ar plac'h yaouank hag e c'hourc'hemennas he rei d'ezhi. Cass a reas eta unan deuz he c'hoardou gant urz da zigass ar penn var eur plad. Heman a droc'has he benn da Iann er prison, he zigassas var eur plad hag he roas d'ar verc'h. Hi a roas anez-han d'he mamm.

Pa glevjont an dra-ze, diskiblien Iann a deuas, a gassas gantho ar c'horf hag he lakeas en eur bez. Goudeze e cassjont ar c'helou da Jesus.





## PEMZEGVET PENNAD

Kenta cresk ar bara. Jesus a vale var ar mor *(S. Vaze, XIV, 13-36 ; S. Marc, VI, 30-56 ; S. Lucas, IX, 10-17 ; S. Iann, VI, 1-21).*

---

Goude ma clevas Jesus ar c'helou-ze, an ebestel a zistroas d'he gaout hag a lavaras d'ezhan ar pez ho doa great ha desket d'an dud. Jesus a lavaras d'ezho : « Deuit a gostez en eul leac'h distro, ha discuizit eun neubeut. » Evit guir, kement a dud a iea hag a deue, ma n'ho doa ket amzer da zribi. Kemeret a reas eta an ebestel, pignat a reas gantho en eur vag, hag ec'h en em dennas en tu all da vor ar Galilee pe Tiberiad, en eul leac'h distro, hanvet Bethsaïda, *er meaz euz ar Galilee.*

Guelet a rejor anezho o vont kuit ha calz a

glevas ar c'helou. Eun niver bras a dud, o velet ar burzudou a rea var ar re glanv, a ziredas var droad euz an holl geariou hag a en em gavas eno en he raog. Pa ziskennas euz ar vag, Jesus a velas eur foul vras, hag e kemeras truez varnho abalamour ma 'z oant evel denved eb pastor. Digemeret a reas mad anezho, hag ec'h en em lakeas d'ho c'helen, da gomz divarbenn rouantelez Doue ha da barea kement hini hen doa ezom deuz he zicour.

Dioc'h ar pardaez e pignas var eur menez hag ec'h azezas eno gant he zikiblien.

Hogen, Pask, gôuel ar Jusevien, a ioa tost. Jesus, o veza savet he zaoulagad, a velas eur bobl bras o tont varzu ennhan. Neuze an daouzeg a dosteas outhan hag a lavaras : « Al leac'h-man a zo distro, ha divezad eo breman. Digoviit anezho, ma 'z eint er c'heriadennou hag en tiegeziou tosta da brena boued da zribi. » Jesus a respontas : « N'eo ket red d'ezho mont : roit hoc'h-unan d'ezho da zribi. » Hag e lavaras da Philipp : « E peleac'h e prenimp-ni bara, evit ma c'hellint dribi ? » Comz a rea evelse evit he amprou, rag hen a c'houie petra edo o vont da ober. « Deomp da brena evit daou-c'hant diner bara, *nao ugent lur*, a respontas an diskiblien, ha ni ' roio d'ezho da zribi. » — « Daou c'hant diner bara n'eo ket avoalc'h, eme Philipp, evit m'han dezo peb hini eun tammig. » Jesus a lavaras d'ezho : « Ped bara ho peus ? It ha guelit. » Ha p'ho doa gouezet, unan deuz an diskiblien, Andre, breur Simon-Per, a lavaras d'ezhan : « Bez' zo eur paotr ama hag hen deus pemp bara heiz ha

daou besk ; mes petra eo an dra-ze etre kement all a dud ? » Jesus a lavaras : « Digassit anezho d'in, ha grit d'an dud azeza dre vodad var al leton glaz. » Rag calz ieot a ioa el leac'h-ze. An ebestel a zentas hag a lakeas anezho da azeza dre rummad a gant hag a antercant.

Neuze Jesus a gemeras ar pemp bara hag an daou besk, ho bennigas en eur zellet ouz an env, ho rannas hag a roas an tammou d'he ziskiblien evit ho lakaat dirag ar bobl. Holl e trebjont hag e torrjont ho naon. Pa ouent leiz, e lavaras d'he ziskiblien : « Destumit ar restadou, evit ne 'z eint ket da goll. » Destum a rejont anezho hag e cargjont daouzeg paner gant ar restadou a jomas varlerc'h ar pemp bara heiz, goude ma trebas an holl. Hogen, pemp mil den a zrebas, eb niveri ar merc'hed hag ar vugale.

Pa velas an dud-se ar burzud hen doa great Jesus, e lavarent : « Heman eo e guirionez ar prophet a dle dont er bed. » Jesus o c'houzout e tlient dont d'he gemeret ha d'he lakaat da roue, a reas d'he ziskiblien pignat er vag ha mont en he raog en tu all d'al lenn, da Vethsaïda *ar Galilee*, epad ma cassje kuit ar bobl. Ha p'hen doa casset kuit ar bobl, e tec'has he-unan er menez da bedi.

Dioc'h an noz eta an diskiblien a ziskennas d'ar mor, ha pignet er vag, e verdeent varzu Capharnaüm, *eun tammig izeloc'h eged Bethsaïda*, ha Jesus, chomet he-unan en douar, n'oa ket deut d'ho c'haout. An denvalijen a ioa couezet ; an avel a ioa eneb hag a c'houeze crenv ; ar mor a zave hag ar vag a ioa taolet ha distaolet gant an tarziou.

Var dro ar pedervet loden deuz an noz, *etre teir heur ha c'huec'h heur dioc'h ar mintin*, evel m'ho doa great pemp var 'n ugent pe dregont STAD, *pemp pe c'huec'h quart leo*, Jesus, o velet anezho o rouenvi gant poan, a deuas d'ho c'haout en eur vale var ar mor.

Mennout a rea dibasseal anezho. Mes hi, pa veljont anezhan o vale var ar mor hag o tostaat ouz ar vag, a gemeras aon, hag en ho strafil e lavarent : « Eun teuz eo ! » Hag e taolent iouadennou a spont. Kerkent Jesus a gomzas outho hag a lavaras : « Bezit fizians ; me eo, na gemerit ket aon. », Per a respontas : « Aotrou, mar d-e c'houi eo, gourc'hemennit d'in mont d'ho caout var an dour. » — « Deus, emezhan. » Per a ziskennas euz ar vag hag a valeas var an dour evit mont da gaout Jesus. Mes o velet nerz an avel e crogas aon ennhan, hag e giz ma vouelede dija, e crias : « Aotrou, saveteit ac'hanon ! » Dioc'htu Jesus, oc'h astenn he zorn, a grogas ennhan, hag a lavaras d'ezhan : « Den a neubeut a feiz, perag e peus discredet ? »

An diskiblien a fellas d'ezho he gemeret er vag, ha pa bignas gant Per, an avel a davas hag ar vag a en em gavas kerkent en aod, el leac'h ma 'z eant. Bez' ez oant calz muioc'h souezet, rag n'ho doa comprenet netra e burzud ar bara : ho c'halon a ioa dallet. Dont a rejont da stoui dirazhan en eur lavaret : « E guirionez, c'houi eo Mab Doue. »

Goude an treiz, ec'h errujont e Jenezareth hag e touarjont. Tud ar vro a anavezas Jesus ractal ma tiskenjont euz ar vag. Cass a rejont

cánnaded, hag ho-unan, o redet dre ar vro-ze a bez, e tigassent euz peb tu, var gueleou, el leac'h ma clevent edo Jesus, kement den a ioa goall-dalc'het. E peb leac'h ma 'z ea, en tiegeziou, er c'heriadennou, er c'heariou, e lakeant ar re glanv var ar plassennou hag e pedent anezhan m'ho lezje da douch ha pa ne ve nemet ouz frezilloun he viskamant. Kement hini a douche outhan a veze pareet.

---

## C'HUEZEGVET PENNAD

### Prezegen divarbenn ar bara a vuez *(S. Iann, VI, 22-72 ; VII, 1)*

---

Antronoz *burzud ar bara,* ar bobl a jome en tu all d'ar mor hen doa guelet n'oa bag ebed eno nemet unan, ha n'oa ket eat Jesus ennhi gant he ziskiblien, mes n'oa eat kuit nemet he ziskiblien. Bagou all a deuas euz Tiberiad beteg al leac'h ma trebjot ar bara *burzudus* goude m'han doa an Aotrou rentet grassou. Pa velas eta ar bobl n'edo ket Jesus eno, nag he ziskiblien, e pignjont er bagou hag e teujont da Gapharnaum da glask Jesus. Ha p'her c'havjont en tu all d'ar mor e lavarjont d'ezhan : « Mestr, pe vare oc'h deut ama ? » Jesus a respontas d'ezho : « E guirionez, e guirionez, me a lavar d'ehoc'h, c'houi a glask ac'hanon, n'e ket abalamour m'ho peus guelet burzudou, mes abalamour m'ho peus drebet deuz ar bara ha m'ho peus bet ho coualc'h. Labourit, n'e ket evit ar bevans a ia da goll, mes evit an hini a jom beteg ar vuez peurbadus hag a roio d'ehoc'h Mab an den. Rag Doue an Tad hen deus he verket gant he ziel, *hen deus discuezet, dre vurzudou, ez eo he gannad er bed.* » (1)

Hi a lavaras d'ezhan : « Petra ' raimp evit ober labouriou Doue ? »

---

(1) Fillion, in Jo. VI, 27.

Jesus a respontas d'ezho : « Labour Doue a zo credi en Hini hen deus casset. » Hi a lavaras d'ezhan : « Pe vurzud a rit evit ma c'hellimp guelet, ha credi ennhoc'h ? Petra ' rit ? Hon tadou ho deus drebet ar mann en dezert, hervez m'eo scrivet : eur bara deuz an env hen deus roet d'ezho da zribi. » Jesus a lavaras d'ezho : « Moyses n'en deus ket roet d'ehoc'h eur bara deuz an env, mes va Zad a ro d'ehoc'h eur bara guirion deuz an env. Rag bara Doue eo an Hini a zisken euz an env hag a ro ar vuez d'ar bed. »

Hi a lavaras d'ezhan : « Aotrou, roit d'eomp bepred ar bara-ze. » Jesus a lavaras d'ezho : « Me eo ar bara a vuez : *e giz ar bara a ro d'ar c'horf buez vresk ha berr ar bed-man, me a ro d'an eneou a gred ennon buez guirion ar c'hras ha buez peurbadus ar c'hloar.* (1) An hini a deu davedon n'hen dezo ket a naon, hag an hini a gred ennon n'en dezo morse a zec'hed. Mes lavaret em eus d'ehoc'h, va guelet ho peus *oc'h ober burzudou* ha ne gredit ket. Kement a ro d'in va Zad a deuio davedon, ha ne daolin ket er meaz *euz rouantelez an env* an hini a deu davedon *poulzet gant he c'hras*. Rag diskennet oun euz an env evit ober, n'e ket va ioul, mes ioul an Hini hen deus va c'hasset. Hogen, ioul an Tad hen deus va c'hasset eo ne gollin nicun deuz ar re hen deus roet d'in, mes ma savin anezhan beo d'an deiz diveza. Ioul va Zad hen deus va c'hasset eo m'han dezo ar vuez peurbadus an neb a

---

(1) S. Cyrill, ap. Allioli, in Jo. VI, 35.

vel ar Mab hag a gred ennhan, ha me ' zavo anezhan beo d'an deiz diveza. »

Ar Jusevien a c'hrosmole en he eneb, abalamour m'hen doa lavaret : « Me eo ar bara beo a zo diskennet euz an env ; » hag e lavarent : « Ha n'eo ket heman Jesus, mab Joseph, hon deus anavezet he dad hag he vamm ? Penaoz ta neuze e lavar : « Me a zo diskennet euz an env. »

Jesus a respontas d'ezho : « Na c'hrosmolit ket etrezhoc'h. Nicun ne c'hell dont davedon, ma n'eo ket sachet gant an Tad hen deus va c'hasset, ha me ' zavo anezhan beo d'an deiz diveza. Scrivet eo er bropheted : an holl a vezo kelennet gant Doue. *Dont a rei eun amzer, ha deut eo breman, ma vezo sclerijennet peb unan gant gras Doue.* Kement hini ho deus silaouet an Tad hag ho deus desket ganthan a deu davedon (1). N'eo ket m'han defe unan bennag guelet an Tad, nemet an hini a zo euz Doue ; hennez hen deus guelet an Tad. E guirionez, e guirionez, me a lavar d'ehoc'h : an hini a gred ennon hen deus ar vuez peurbadus. »

*Jesus ne vag ket an eneou gant ar feiz ebken, mes ive gant he gorf hag he c'hoad, evel ma lavaras dioc'htu.*

« Me eo ar bara a vuez. Ho tadou ho deus drebet ar mann en dezert, hag a zo maro. Setu ar bara a ziskenn euz an env evit ne varvo ket an hini a zreb anezhan. Me eo ar

---

(1) An den a c'hell chom eb silaou mouez ar c'hras. E giz ma lavar S. Bernard : den n'eo salvet en desped d'ezhan.

bara beo a zo diskennet euz an env. Ma treb unan bennag deuz ar bara-ze, e vevo da virviken. Hogen, ar bara a roin eo va c'horf evit buez ar bed. »

Ar Jusevien a zavas tabut etrezho, hag a lavare : « Penaoz e c'hell heman rei d'eomp he gorf da zribi ? »

*Ma ho doa clevet fall, Jesus a dlie ho difazia ; mes n'e ket, clevet ho doa mad, ha Jesus a bouez muioc'h-mui.*

Jesus eta a lavaras d'ezho : « E guirionez, e guirionez, me a lavar d'ehoc'h : ma ne zrebit ket corf Mab an den ha ne efit ket he c'hoad, n'ho pezo ket ar vuez ennhoc'h. An neb a zreb va c'horf hag a ef va goad hen deus ar vuez peurbadus, ha me 'zavo anezhan beo d'an deiz diveza. Rag va c'horf a zo e guirionez eur bevans ha va goad a zo e guirionez eun efach. An neb a zreb va c'horf hag a ef va goad a jom ennon, ha me ennhan. Evel an Tad a zo beo hen deus va c'hasset, ha ma vevan dre an Tad a *ro d'in a holl-viscoaz he natur Doue a zo ar vuez memez*, evelse, an neb a zreb ac'hanon a vevo he-unan dreizon. Setu ar bara a zo diskennet euz an env. N'eo ket evel ar mann ho deus drebet ho tadou ha n'hen deus ket miret outho da vervel : an neb a zreb ar bara-man a vevo da virviken. » (1)

Lavaret a reas an holl draou-ze o kelen en eur synagog e Capharnam ; *mes ne zisclerias*

---

(1) N'eo ket red d'an dud fidel efa goad J.-C. dindan spes ar guin, avoalc'h eo d'ezho dribi he gorf dindan spes ar bara evit beva da virviken. — Conc. Trid.

*ket penaoz e roje he gorf da zribi hag he c'hoad da efa. Ar Jusevien a grede ez oa hano ganthan da zribi he gorf lakeat e tammou.*

O clevet anezhan, calz deuz he ziskiblien a lavaras : « Ar gomz-man a zo calet, ha piou a c'hell clevet anezhi ? » Jesus, o c'houzout ennhan he-unan e c'hrosmole he ziskiblien divar benn an dra-ze, a lavaras d'ezho : « An dra-ze a voall-scuer ac'hanoc'h ? Ha ma velit Mab an den o pignat el leac'h m'edo araog ? *Penaoz neuze e credot ?* Ar spered eo a ro ar vuez : *Ar Spered-Santel a reio d'ehoc'h clevet va c'homzou ha credi ennho evit caout ar vuez* ; ar c'horf n'eo mad da netra : *Skiant an den, a zo hanvet corf er Scritur, n'eo ket mad da gass ac'hanoc'h beteg ar virionez-se.* Ar c'homzou am eus lavaret d'ehoc'h a zo spered ha buez : *C'houi a gred ez eus hano da zribi va c'horf lakeat e tammou ; en em fazia a rit : an traou a lavaran a zo dreist natur hag a ro ar vuez d'an ene.* (1) Mes beza ' zo en ho touez ha ne gredont ket.

Jesus a anaie azaleg ar penn-kenta piou ar re ne gredent ket ha piou a dlie he verza. Ha lavaret a rea : « Setu perag em eus lavaret d'ehoc'h ne c'hell nicun dont davedon ma n'eo ket roet d'ezhan gant va Zad. »

Azaleg neuze calz deuz he ziskiblien a ieas var ho c'hiz ha ne valeent ket mui ganthan. Jesus a lavaras eta d'an daouzeg : « Ha c'houi, fellout a ra d'ehoc'h ive mont kuit ? » Simon-Per a respontas d'ezhan : « Aotrou, da biou ez aimp-ni ? Beza ho peus comzou ar vuez peur-

(1) S. Iann Chrys. ap. Crampon, S. Jean, VI, 64.

badus. Evidomp, ni hon deus credet hag anavezet ez oc'h ar C'hrist Mab Doue. » Jesus a respontas d'ezho : « Ha n'em eus ket ho tibabet ho taouzeg ? Goulzgoude unan ac'hanoc'h a zo eun diaoul. » Comz a rea deuz Judas Iscariot, mab Simon ; rag hennez a dlie he verza, evithan da veza unan deuz an daouzeg.

Goude kement-se Jesus a valee er Galilee. Ne felle ket d'ezhan mont er Judee, abalamour ar Jusevien a glaske he laza. *Er blavez-se ne bignas ket da Jerusalem evit gouel Pask.*



## *PEVARE RANN*

AZALEG AN TREDE GOUEL PASK BETEG GOUEL AN TELTOU

(AZALEG MIZ EBREL BETEG MIZ HERE)

---

### KENTA PENNAD

Debad Jesus gant ar pharisianed hag an doctored divar benn credennou ar re goz *(S. Vaze, XV, 1-20 ; S. Marc, VII, 1-23).*

---

Pharisianed ha doctored a deuas en amzer-ze euz Jerusalem da gaout Jesus. Guelet a rejont hiniennou deuz h'e ziskiblien o tribi bara gant daouarn n'oant ket hervez ar reiz, da lavaret eo, n'oant ket goalc'het. O veza tosteat e rejont d'ezho rebechou. Rag ar pharisianed hag an holl jusevien ne zrebont ket araog beza goalc'het aliez ho daouarn, hervez kentelliou ar re goz. Pa deuont euz al leur-gear, ne zrebont ket eb en em voalc'hi. Bez' zo calz traou all a rankont da ober evit senti ouz ar re goz, evel goalc'hi an hanaviou, ar podou, ar binviou coueor hag ar gueleou.

Ar pharisianed hag an doctored a c'houlennaz ouz Jesus : « Perag ho tiskiblien ne heuillont-hi ket kentelliou ar re goz hag a zreb ho bara eb beza goalc'het ho daouarn ? » Jesus a respontas d'ezho : « Ha c'houi, perag e torrithu gourc'hemen Doue abalamour d'ar c'hre-

dennou a zeu d'ehoc'h digant ar re goz ? Hypocrited, Isaias hen deus prophesiet mad divar ho penn, pa lavaras : « Ar bobl-man am henor a c'hinou, mes he galon a zo pell diouzin. Va jervicha ' reont en aner, abalamour ne zeskont nemet kentelliou ha gourc'hemennou an dud. » « Evit guir, dilezel a rit gourc'hemen Doue evit delc'her da c'hiziou an dud, da voalc'hi ar podou hag an hanaviou, ha da galz boaziou all evelse. » Lavaret a rea c'hoaz : « Cass a rit da netra gourc'hemen Doue evit miret credennou savet gant ho tud coz. Rag Doue hen deus lavaret dre Voyses : « Enor da dad ha da vamm, » hag : « An hini a villigo he dad hag he vamm, ra vezo lakeat d'ar maro. » Ha c'houi lavar : « Ma lavar unan bennag d'he dad ha d'he vamm : peb prof great d'an Templ deuz va madou ra dalvezo d'ehoc'h ! N'eo ket red d'ezhan ober mui netra evit he dad hag he vamm. » En doare-ze e fregit comz Doue gant eur gelennadurez a zo savet ganehoc'h hoc'h-unan. Hag ober a rit calz traou all evelse. *Sicourit da genta ho tad hag ho mamm hervez gourc'hemen Doue ; goudeze e c'hellot ober ho profou.* »

Jesus a c'halvas adarre ar bobl d'he gaout hag a lavaras d'ezho : « Selaouit holl ac'hanon ha comprenit : netra deuz ar pez a ia en den euz an dianveaz ne c'hell he zaotri, mes ar pez a deu euz an den eo a zaotr anezhan. Ra glevo an hini hen deus diouscouarn da glevet ! »

Neuze he ziskiblien a dosteas outhan hag a lavaras d'ezhan : « Gouzout a rit-hu ho deus ar pharisianed kemeret goall-scuer o clevet ar

gomz-se ? » Mes hen a respontas d'ezho : « Kement planteiz n'eo ket plantet gant va Zad, *da lavaret eo, kement kelennadurez na deu ket euz Doue*, a vezo diframmet. Lezit anezho : ar re-ze ' zo tud dall a vlein tud dall. Hogen, ma 'z eo eun den dall blenier eun den dall, e couezint ho daou en toull. »

Neuze ez eas dioc'h ar foul en ti, ha Per a lavaras d'ezhan : « Displegit d'eomp ar barabolen-ze *divarbenn ar pez a zaotr an den.* » — « Ha c'houi ive, a lavaras Jesus, ne c'hellit ket compren c'hoaz ? Ne gomprenit ket ne c'hell ket an den beza saotret gant netra deuz ar pez a ia ennhan euz an dianveaz ? Rag ar pez a ia dre ar c'hinou a dremen er c'hof, ha n'e ket er galon, hag a dec'h en distro, goude dibab ar boued. Mes ar pez a deu euz ar c'hinou a deu euz ar galon, ha setu ar pez a zaotr an den. Rag euz calon an den e teu ar sonjou fall, an avoultriachou, an oberiou mezus, ar muntrerez, al laëronsi, an avaristed, ar fallagrieziou, an droumplerez, an hudurnez, an avi, ar fals testeniou, ar blasphemou, an ourgouill, an dallentez. An holl draou fall-ze a deu euz an diabarz hag a zaotr an den. Mes dribi eb beza goalc'het an daouarn ne zaotr ket an den. »

~~~~~~~~~~
~~~~~~~~~~

## EIL PENNAD

Pareans merc'h eur gananeanez hag eun den bouzar ha mut *(S. Vaze, XV, 21-31 ; S. Marc, VII, 24-37.)*

---

O veza eat ac'hano, Jesus a scoaz varzu harzou Tyr ha Sidon. Mont a reas en eun ti hag e fellas d'ezhan ne c'houezfe den ebed. Mes ne c'hellas ket chom cuzet. Eur baïanez deuz ouenn ar Gananeaned, pe Zyro-phenisianed, hag a ioa kemeret he merc'h gant eur spered hudur, a deuas euz al leac'hiou-ze, kerkent ha ma clevas hano deuz Jesus, a ieas en ti hag a stouas d'he dreid en eur bedi anezhan ma cassje an diaoul er meaz euz he merc'h. Lavaret a rea d'ezhan en eur grial : « Bezit truez ouzin, Aotrou, mab David, va merc'h a zo goall-voasket gant an drouc-spered. » Jesus ne lavaras ger d'ezhi. He ziskiblien a dosteas hag he bedas en eur lavaret : « Cassit kuit anezhi, *roit d'ezhi he goulen*, rag crial a ra var hol lerc'h. » Hen a respontas d'ezho : « Ne d-oun casset nemed da gaout denved dianket pobl Israel. » (1) Ar vaouez a dosteaz c'hoaz hag hen adoras adarre en eur lavaret : « Aotrou, sicourit ac'hanon. » Mes hen a lavaras d'ezhi : « Gortoz m'ho dezo ar vugale, *an Israelited*, drebet avoalc'h, rag n'eo ket mad kemeret bara ar vugale evit he daoler d'ar chass, *d'ar baianed.* » Hi a respon-

---

(1) Jesus a gasso an Ebestel da zastum ar boblou en Iliz ; mes he-unan ne d-ei da glask nemet tud dianket Israël.

tas : « Guir eo, Aotrou, mes ar chass bihan a zreb didan taol ar vistri ar bruzunennou a lez ar vugale da goueza. » Neuze Jesus a respontas d'ezhi : « O maouez, da feiz a zo bras. Abalamour d'ar ger-ze, ra vezo great d'id hervez da c'hoant. Kea, an drouc-spered a zo eat kuit euz da verc'h. »

Hag he merc'h a oue pareet d'an heur memez. Pa en em gavas er gear, e cavas ar plac'h yaouank gourvezet var he guele ha dilivret euz an diaoul.

Pa belleas Jesus deuz harzou Tyr, e teuas dre Zidon da vor ar Galilee, o tremen dre greiz an Decapol. Pignat a reas var eur menez hag ec'h azezas eno. Calz tud a deuas d'he gaout en eur zigass gantho re vut, re zall, re gamm, re glanvidic ha calz re all. Ho leda a rejont e harz he dreid, hag e pareas anezho.

Digass a rejont d'ezhan unan bouzar ha mut hag her pedent da lakaat he zorn varnhan. O veza her c'hemeret a gostez, er meaz deuz ar foul, e lakeas he vizied en he ziouscouarn hag e touchas ouz he deod gant glaour. Goudeze ec'h huanadas en eur zevel he zaoulagad etrezeg an env hag e lavaras : « Ephphetha », ar pez a zinifi : « Digor. » Kerkent he ziouscouarn a zigoras, liamm he deod a ziscoulmas, hag e prezege freas (1). Gourc'hemen a reas d'ezho arabat lavaret netra da zen. Mes seulvui ma c'hourc'hemenne d'ezho, seulvuioc'h e skignent ar brud, ha seulvuioc'h e souezent o velet ar re

---

(1) An den-ze n'oa ket ganet bouzar ha mut. Maldonat, n Marc, VII, 32.

vut o parlant, ar re gamm o vale hag ar re zall o caout ar sclerijen. Meuli a reant Doue Israel en eur lavaret : « Mad hen deus great peb tra ; roet hen deus ar c'hleved d'ar re vouzar hag ar prezeg d'ar re vut. »

## TREDE PENNAD

Ar bara cresket evit an eil guech. Ar Jusevien a c'houlen eur burzud en env. Goell ar Pharisianed. Pareans unan dall. *(S Vaze, XV, 32-39 ; XVI, 1-12 ; S. Marc, VIII, 1-26).*

---

E giz en deveziou-ze ar foul a ioa bras adarre ha n'oa ket peadra da zribi, Jesus a c'halvas he ziskiblien hag a lavaras d'ezho : « Truez am eus ouz ar bobl-se, rag setu tri devez ma tal-c'hont da jom ganen, ha n'ho deus netra da zribi. Ne fell ket d'in ho c'hass d'ar gear var iun gant aon ne gollfent calon en hent. » Rag darn anezho a ioa deut a bell. He ziskiblien a respontas d'ezhan : « Penaoz caout el leac'h-distro-man bara avoalc'h da derri naon kement all a dud ? » Jesus a c'houlennas outho : « Ped bara ho peus ? » — « Seiz, emez-ho, hag eun neubeut pesked bihan. »

Jesus a c'hourc'hemennas d'ar bobl azeza var an douar. O veza kemeret ar seiz bara, e ren-tas grassou, e reas tammou anezho hag ho roas d'he ziskiblien evit ho lakaat dirag ar bobl. Benniga' reas ive ar pesked hag ec'h ordrenas ho jervicha. Holl e trebjont hag e torrjont ho naon. Cass a rejont gantho seiz paner a ioa leun deuz ar restadou a jomas. Hogen, ar re ho doa drebet a ioa pevar-mil anezho, eb niveri ar merc'hed hag ar vugale. Jesus a gas-sas kuit an dud-se, hag o veza pignet dioc'h-tu en eur vag gant he ziskiblien, e teuas var dro Magedan ha Dalmanutha.

Pharisianed ha Sadduceaned a deuas d'he gaout hag a en em lakeas da rendaeli outhan en eur c'houlen diganthan eur sin en env, evit he amprou. Jesus a dennas eun huanaden hir hag a respontas : « Pa deu ar pardaez, e lavarit : brao e vezo, rag an env a zo ruz ; ha dioc'h ar mintin : arne a vezo hirio, rag an env a zo *tenval ha ruzard. Gouzout a rit eta* dioc'h doare an env. Ha ne c'hellit-hu ket anaout sinou an amzeriou ? *Sizunveziou ar prophet Daniel a zo oc'h echui ; va burzudou a sko daoulagad an holl : ha n'int ket sinou sclear avoalc'h ez eo deut amzeriou ar C'hrist?* Perag e c'houlen eur burzud ar ouenn fallagr-man hag avoultrerez ? E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, ne vezo roet ken burzud d'ezhi nemet burzud ar prophet Jonas. » *Ne c'hello ket lakaat resurrection Mab an den var galloud an drouc-spered, evel m'he deus ar fallagriez da lakaat ar burzudou all.* Hag o veza dilezet anezho, e pignas adarre er vag hag ez eas en tu all d'al lenn.

O vont en tú all d'al lenn, an diskiblien a zizonjas kemeret bara : n'ez oa nemet unan gantho er vag. Jesus a lavaras d'ezho : « Taolit evez ha diouallit ouz goell ar Pharisianed hag ar Sadduceaned hag ouz goell Herodes. » Hi a zonje ennho ho-unan hag a lavare : « Mes n'hon deus ket a vara, n'hon deus ket kemeret. » Jesus, oc'h anaout ho zonjou, a lavaras d'ezho : « Tud a neubeut a feiz, perag e sonjit-hu ennhoc'h hoc'h-unan n'oc'h eus ket a vara ? Ha ne c'houzoc'h ket c'hoaz ? Ha ne gomprenit netra ? Hag ho calon a zo dallet ato ? Ha daoulagad

ho peus evit ne velot ket ? Diouscouarn, evit ne glevot ket ? Ha n'ho peus memor ebed ? P'am eus rannet pemp bara etre pemp mil den, ped panerad restadou hoc'h eus casset ganeoc'h ? » — « Daouzeg, emezho. » — « Ha p'am eus rannet seiz bara etre pevar mil den, ped panerad restadou oc'h eus casset ganehoc'h ? » — « Seiz, emezho. » — « Penaoz eta ne gomprenit ket n'em eus ket comzet deuz bara, p'am eus lavaret d'ehoc'h : diouallit ouz goell ar Pharisianed hag ar Sadduceaned. » Neuze e comprenjont n'hen doa ket comzet deuz goell bara, mes deuz kelennadurez ar Pharisianed hag ar Sadduceaned. (1)

Dont a rejont da Vethsaïda, hag e oue digasset d'ezhan unan dall, hag her pedent da douch outhan. Jesus a gemeras dorn an hini dall hag he gassas er meaz euz ar geriaden. Goudeze e c'hlebias he zaoulagad gant glaour, hag o veza lakeat he zaouarn varnhan, e c'houlennas outhan ha guelet a rea eun dra bennag. Hen a zellas hag a lavaras : « Guelet a ran tud o vale henvel ouz guez. » Neuze e lakeas adarre he zaouarn var he zaoulagad. An hini dall a deuas da velet hag a oue pareet ker mad ma vele sclear peb tra. Jesus he gassas d'ar gear en eur lavaret d'ezhan : « Kea d'ar gear ; ha ma 'z ees er geriaden, ne lavar ger da zen. »

(1) Pa roent d'an dud kelennadurez Moyses, e ranket ho c'hredi (Mat. XXIII, 2) ; mes pa roont ho c'helennadurez hounan e ranker diouall outho.

## PEVARE PENNAD

Per a anzao he feiz hag a zo lakeat da vean-diazez en Iliz. Jesus a ziscler he bassion. *(S. Vaze, XVI, 13-28 ; S. Marc, VIII, 27-39; S. Lucas, IX, 18-27).*

---

Jesus a scoas gant he ziskiblien varzu keriadennou Cesaree Philipp. Epad an hent, heunan gantho, e pede, ha goudeze e reas outho ar goulen-man : « Petra ' lavar an dud divar benn Mab an den ? Evit piou am c'hemeront ? » Hi a respontas : « Darn evit Iann Vadezour, darn evit Elias, darn all evit Jeremias pe evit unan deuz ar bropheted coz distroet e buez. » Jesus a lavaras d'ezho : « Ha c'houi, piou a lavarit oun-me ? » Simon-Per a respontas : « C'houi eo ar C'hrist, Mab an Doue beo. » Jesus a lavaras d'ezhan : « Te a zo eürus, Simon, mab da Iann, rag n'eo ket ar c'horf nag ar goad, *n'eo ket skiant an den na mouez he ioulou*, ho deus discleriet an dra-ze d'id, mes va Zad a zo en envou. Ha me a lavar d'id ez out Per, *Mean*, ha var ar mean-ze me a zavo va Iliz ; ha rouantelez an ifern ne vezo ket treac'h d'ezhi. Ouspenn, me a roio d'id alc'hueziou rouantelez an env, *da lavaret eo, galloud var an Iliz*. Kement as pezo liammet var an douar a vezo liammet en envou ; ha kement as pezo diliammet var an douar a vezo diliammet en envou. *Kement barnedigez a zougi var an douar a vezo cavet mad en envou.* (1)

---

(1) Fillion, in Mat. XVI, 19.

Neuze Jesus a zifennas grons ouz he ziskiblien lavaret da zen ez oa ar Christ. A-c'houdevez ec'h en em lakeas da ziscleria d'ezho e tlie mont da Jerusalem, ha gouzanv calz, ha beza distaolet gant pennou-bras ar bobl, gant prinsed ar veleien ha gant an doctored, ha beza lakeat d'ar maro, ha sevel beo d'an trede deiz. Dirag an holl e lavare an dra-ze. Per, o veza kemeret anezhan a gostez, a reas d'ezhan rebechou en eur lavaret : « Pell diouzoc'h kement all, Aotrou : an dra-ze ne zigouezo ket ganehoc'h. » Jesus, oc'h en em zistrei hag o velet he ziskiblien, a lavaras da Ber gant eur vouez gourdrouzus : « Adrenv, Satan ; eur goall-scuer out evidon, rag ne danves ket traou Doue, mes traou an dud. »

Neuze Jesus a c'halvas ar bobl gant he ziskiblien hag a lavaras d'an holl : « Ma fell da unan bennag dont var va lerc'h, ra zeuio da renons d'ezhan he-unan, ra zougo he groaz bemdez ha ra heulio ac'hanon. Rag an hini a *fell d'ezhan savetei he vuez er bed-man o tilezel ac'hanon,* he c'hollo *er bed all ;* mes an hini a gollo he vuez abalamour d'in ha d'an aviel, he zaveteio. Petra ' dal d'an den gounid ar bed holl ma teu da goll he ene ? Petra ' roio evit dasprena he ene ? Rag Mab an den a deuio e gloar he Dad gant he elez, ha neuze e roio da beb hini hervez he oberou. An hini hen dezo kemeret mez ac'hanon ha deuz va c'homzou dirag ar ouenn avoultrerez-man ha pec'herez, Mab an den a gemero mez anezhan, pa deuio en he c'halloud, e gloar he Dad hag he elez santel. » Lavaret a rea ouspenn : « E

guirionez, me a lavar d'ehoc'h, etouez ar re a zo ama, ez eus lod ha ne danvint ket ar maro araog beza guelet Mab an den o tont gant nerz en he rouantelez *da zougen he varnedigez a eneb Jerusalem. (E iez ar Scritur Doue a deu da gaout an dud pa astenn varnho he drugarez pe he justis. Ar re a velo dismantr Jerusalem a velo eun dra bennag deuz ar pez a reio ar C'hrist pa deuio he-unan da fin ar bed.)* (1)

(1) Cf. Fillion, in Mat. XVI, 28.

## PEMPET PENNAD

Jesus a ziscuez he c'hloar var ar menez Thabor. *(S. Vaze, XVII, 1-13 ; S. Marc, IX, 1-12 ; S. Lucas, IX, 28-36).*

---

C'huec'h devez goude, Jesus a gemeras ganthan Per, Jakes ha Iann, he vreur, hag ho c'hassas var eur menez huel ha distro. En em lakaat a reas da bedi, hag epad ma pede, e kemeras eur furm nevez dirazho : he vizach a lugernas evel an eol, he viskamant a deuas da veza guenn ha skedus evel an erc'h, ker guenn, ma ne c'hell ket ar c'hommer rei d'ar mezer var an douar eun hevelep cander. Ha setu daou zen a deuas da gomz ganthan, Moyses hag Elias, hag ez oant caër da velet. Comz a reant deuz ar maro a dlie Jesus ober e Jerusalem.

Goulzgoude Per hag he genvreudeur a ioa pounnereat gant ar c'housked. Pa ziorfiljont, e veljont he c'hloar hag an daou zen a ioa ganthan. Edont o vont kuit diouthan, pa lavaras Per d'ezhan : « Mestr, aman eo brao beza ; mar kirit, greomp aman tri delt, unan evidhoc'h, unan evit Moyses hag unan evit Elias. » Ne c'houie ket petra ' lavare.

N'oa ket peurachuet he gomz ganthan ma teuas eur c'hoabren lugernus da c'holo anezho. An diskiblien a gemeras aon ouz ho guelet o vont er goabren. Hag anezhi e teuas eur vouez hag a lavare : « Heman eo va Mab muia-caret, am eus lakeat ennhan va flijadur : silaouit

anezhan. » O clevet ar vouez-se, an diskiblien a gouezas var ho bizach d'an douar hag a oue spontet. Jesus a dosteas hag a douchas outho en eur lavaret : « Savit, ha n'ho pezet ket aon. » O veza savet ho daoulagad ha sellet en dro d'ezho, ne veljont den ebed mui nemet Jesus. Rag epad ma comze ar vouez, Jesus a jomas he-unan.

En eur zisken divar ar menez, Jesus a reas d'ezho ar gemennadurez-man : « Na lavarit netra da zen deuz ar pez oc'h eus guelet, beteg ma savo Mab an den a douez ar re varo. » Tevel a rejont, hag en deveziou-ze, ne lavarjont netra da zen deuz ar pez ho doa guelet. Mes clask a reant etrezho petra zinifie : beteg ma savo a douez ar re varo. Evelato e rejont ar goulen-man ouz Jesus : « Perag e lavar ar Pharisianed hag an doctored e tle Elias dont da genta ? » Jesus a respontas d'ezho : « Elias a dle dont e guirionez da genta evit lakaat peb tra er stad m'edo araog. Me a lavar d'ehoc'h, Elias a zo deut dija, ha n'ho deus ket hen anavezet ; mes, evel m'eo scrivet divar he benn, great ho deus d'ezhan kement a zo plijet gantho. En hevelep doare Mab an den a c'houzanvo calz deuz ho ferz hag a vezo disprijet, evel m'eo scrivet divar he benn. » Neuze an diskiblien a gomprenas hen doa comzet d'ezho deuz Iann Vadezour *a zo deut da lakaat an dud e feiz ho zadou, pa ziskennas Mab Doue evit savetei ar bed, evel Elias a deuio dirazhan, hervez ar prophet Malachias, pa ziskenno evit barn ar bed.*

## C'HUEC'HVET PENNAD

Pareans eur c'hrouadur kemeret gant an diaoul. Eil discleriadur ar Bassion. Ar pez arc'hant e ginou ar pesk *(S. Vaze, XVII, 14-26 ; S. Marc, IX, 13-31 ; S. Lucas, IX, 37-45).*

---

Antronoz, pa ziskennas divar ar menez da gaout he ziskiblien, e velas eur foul vras en dro d'ezho ha doctored a rendaele outho. Kerkent ha ma velas Jesus, ar bobl holl a oue sebezet ha carget a spont *evel ma vije chomet var he dal eun dra bennag deuz gloar an Thabor.* Goulzgoude e tiredjont d'he zaludi. Jesus a c'houlennas outho : « Divar benn petra e rendaelit-hu etrezoc'h ? » Eun den a deuas euz ar foul da en em daoler var bennou he zaoulin dirazhan, hag a grias : « Aotrou, me ho ped, sellit ouz va c'hrouadur, va mab unic ; hen digasset em eus d'ho caout ; bezit truez outhan, rag gant an droug-huel eman, eur spered hen deus a lak' anezhan mut, ha calz hen deus da c'houzanv. E peb leac'h ma vez kemeret gant ar spered, ar c'hrouadur a daol criadennou, a vez stlejet ganthan d'an douar, a en em zifret, a eonen, a scrign he zent hag a zizec'h Ar spered ne d-a kuit nemet gant poan, goude beza he zispennet. Hen lakeat em eus dirag ho tiskiblien en eur bedi anezho da gass-kuit an diaoul, ha n'ho deus ket gellet he barea. »

Jesus a respontas d'ezho : « O ouenn difeiz ha fallagr, beteg pegeit e vezin-me ganehoc'h ?

Beteg pegeit ho couzanvin ? Digassit d'in ar c'hrouadur-ze. » Digasset e oue, ha kerkent ma velas Jesus, an diaoul a hejas ar c'hrouadur hag he daolas d'an douar, el leac'h ma c'h-en em ruille en eur eonenni. Jesus a c'hroulennas ouz an tad : « Abaoue pegeit e c'hoarvez an dra-ze gant-han ? » — « Abaoue he vugaleach, emezhan, hag aliez hen deus he daolet en tan hag en dour evit he goll. Ma c'hellit ober eun dra bennag, sicourit ac'hanomp gant truez ouzomp. » Jesus a lavaras d'ezhan : « Ma c'helles credi, peb tra a c'hell beza d'an neb a gred. » Tad ar c'hrouadur a grias dioc'h-tu en eur scuill daelou : « Credi a ran, Aotrou. Sicourit va discredoni. »

Neuze Jesus, o velet ar foul a zirede, a c'hourdrouzas ar spered hudur en eur lavaret d'ezhan : « Spered bouzar ha mut, me c'hourc'hemen d'id, kea er meaz anezhan ha ne d-a ket ennhan hiviziken. » Mont a reas kuit en eur ioual hag en eur heja anezhan gant calz a rustoni. Ar c'hrouadur a deuas evel maro, ma lavare calz tud : « Maro eo. » Mes Jesus, o veza kemeret he zorn, a zibradas anezhan hag he zavas. Pareet oa var an heur ha Jesus a roas anezhan d'he dad. An holl a ioa souezet gant brasder Doue.

Pa 'z eas Jesus en eun ti, he ziskiblien a dosteas hag a c'houlennas outhan e cuz : « Perag ta ni n'hon deus ket gellet he gass kuit ? » — « Abalamour d'ho tiscredoni, emezhan. E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, ma ho pije feiz kement hag eur c'hreunen zezo, c'houi a lavarfe d'ar menez-man : tremen ac'han du-ze, hag e

tremenfe, ha n'eus netra ne c'helfac'h ket da ober. (1) Evit ar seurt diaoulou-ze, ne c'hellont beza casset kuit nemet dre ar beden hag ar iun. »

O veza pelleat ac'hano e treuzent ar Galilee ha ne felle ket d'ezhan e c'houezfe nicun. Mes, e giz an holl a estlamme dirag an holl draou a rea, e lavaras d'he ziskiblien : « Lakit ar gerioùman en ho calon : Mab an den a vezo lakeat etre daouarn an dud, hag e lazint anezhan, ha maro, e savo beo d'an trede deiz. » An diskiblien a oue glac'haret bras. Mes ne c'houient ket petra ' lavare ; ar c'homzou-ze a ioa goloet evitho ha ne gomprenent ket anezho. Goulzgoude ne gredent ket goulen sclerijen divarbenn an dra-ze.

Pa ouent digouezet e Capharnaüm, recevourien an didragm, *pe ar pez eiz real a ranke peb juseo paea d'an templ hervez lezen Moyses*, (2) a deuas da gaout Per hag a lavaras d'ezhan : « Daoust hag ho mestr ne bae ket an didragm ? »

— « Eo vad, a respontas Per. » O veza eat en ti, Jesus a ziarbennas Per en eur lavaret : « Petra ' gav d'id, Simon ? Rouaned an douar, digant piou e recevont-hi ar guiriou hag an taillou ? Digant ho bugale, pe digant an estren ? » Hen a respontas : « Digant an estren. » — « Neuze ta, eme Jesus, ar vugale a zo discarg, *ha me, Mab Roue an envou*, a zo

(1) Eur feiz guirion, ha pa ve bihan evel eur c'hreunen zezo, a c'hell ober traou bras. S. Iann Chrys. Hom. LXVII, in Mat.

(2) Fillion, in Mat. XVII, 23. Cf. Ex. XXX, 13.

*discarg deuz guir an templ* (1). Mes, evit na voall-scuerimp ket anezho, kea d'ar mor ha taol an higen. Ar c'henta pesk a bigno, tenn anezhan ganez ha digor he c'hinou : ebarz e cavi eur stater, *daou zidragm* : kemer ar pez-se ha ro anezhan evidon hag evidot. »



(1) S. Hiler, in Mat. XVII, 25.

## SEIZVET PENNAD

Kentelliou d'an diskiblien (*S. Vaze, XVIII, 1-35 ; S. Marc, IX, 32-49 ; S. Lucas, IX, 46-50*).

---

### 1 — Divarbenn an izelded a galon

D'ar mare-ze, epad ma edont en ti e Capharnaüm, diskiblien a dosteas ouz Jesus, hag hen a c'houlennas outho : « Deuz petra e comzec'hc'houi epad an hent? » Mes hi a dave. Evit guir, epad an hent e sonjent hag e tebatent etrezho evit gouzout piou oa ar brassa en ho zouez. Hogen, Jesus a vele sonjou ho c'halon. *Erfin* e lavarjont : « Piou, var ho meno, eo ar brassa e rouantelaz an env ? » Jesus, oc'h azeza, a c'halvas an daouzeg, *n'e ket evit discleria piou a vije ar brassa, mes ar zantela*, hag a lavaras d'ezho : « Ma fell da unan bennag beza ar c'henta, ra vezo an diveza deuz an holl ha servicher an holl. » Goudeze, o veza galvet eur c'hrouadur bihan, e crogas ennhan, hel lakeas en he za tost d'ezhan hag en ho c'hreiz, her briatas, hag e lavaras d'ezho : « E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, ma ne jenchit ket ha ne deuit ket henvel ouz bugale vihan, ne d-eot ket e rouantelez an envou. An neb a en em izelaio evel ar c'hrouadur-man a vezo ar brassa e rouantelez an envou. Digemeret unan deuz ar re vihan-ze em hano, *unan deuz va diskiblien henvel outho*, a zo va digemeret ; hag an neb hen dezo va digemeret, n'am digemer ket ebken, mes ive an hini hen deus va c'hasset.

Evelse, ar bihanna ac'hanoc'h holl eo ar brassa. »

### 2 — Piou 'zo a du gant an diskiblien

Iann a lavaras neuze : « Mestr, guelet hon deus unan o cass kuit an diaoulou en hoc'h hano ; mes miret hon deus outhan, abalamour n'hoc'h heul ket ganeomp. » Jesus a respontas : « Na virit ket outhan ; rag den ne c'hall ober eur miracl em hano ha comz fall dioc'htu divar va fenn. An hini n'ema ket a eneb d'ehoc'h, *pa 'z eus hano deuz burzudou*, a zo a du ganehoc'h. *Mes, pa 'z eus hano deuz kelennadurez, n'eo ket ar memes tra.* »

### 3 — Divarbenn ar goall-scuer

« An neb a roio d'ehoc'h da efa em hano eur verennad dour, abalamour ma 'z oc'h d'ar C'hrist, me a lavar d'ehoc'h e guirionez, ne gollo ket he bae. Mes an hini hen dezo goall-scueriet unan deuz ar re vihan-ze a gred ennon, guelloc'h e vije d'ezhan e ve staget ouz he c'houzoug unan deuz ar mein milin-ze a dro an azen, hag e ve taolet e goueled ar mor. Maleur d'ar bed, abalamour d'he voall-scueriou ; mes maleur d'an den a zeu ar goall-scuer dreizhan!

» Ma 'z eo da zorn eun abeg pec'hi evidot, troc'h anezhan. Guelloc'h eo d'id mont mac'hagniet d'ar vuez, eget mont gant daou zorn d'an ifern, en tan ne c'heller ket da laza, el leac'h ho frenv *d'an dud daonet* ne varv ket hag an tan ne vez ket mouget. Ha ma 'z eo

da droad eun abeg pec'hi evidot, troc'h anezhan. Guelloc'h eo d'id mont camm d'ar vuez peurbadus eged beza taolet gant daou droad e ifern an tan ne c'heller ket da laza, el leac'h ho frenv ne varv ket hag an tan ne vez ket mouget. Ha ma 'z eo da lagad eun ebeg pec'hi evidot, diframm anezhan. Guelloc'h eo d'id mont e rouantelez Doue gant eul lagad neubeutoc'h eged beza taolet gant daou lagad e ifern an tan, el leac'h ho frenv ne varv ket hag an tan ne vez ket mouget. Rag peb hini *en ifern* a vezo sallet gant an tan. (1)

» Peb hosti, *peb den a c'houezo en em zacrifia da Zoue o troc'ha hag o tiframma,* a vezo sallet gant holen *ar c'hras*. An holen a zo mad. Hogen, ma 'z eo deut da veza goular, gant petra e vezo blazet ? Bezit ennhoc'h holen, ha bezit ar peoc'h etrezhoc'h, *eb rendaeli divar benn ar renk kenta.* »

4 — Talvoudegez an eneou

« Dioualllit eta da zisprij unan deuz ar re vihan-ze, rag, me a lavar d'ehoc'h, ho elez en envou a vel bepred fas va Zad a zo en envou. Mab an den a zo deut da zavetei ar pez a ioa eat da goll. Petra ' gav d'ehoc'h ? M'han deus eun den cant danvad ha ma 'z eus unan dianket, ha ne lez ket naonteg ha pevar ugent er meneziou evit mont da glask an hini dianket ? Ha ma tigouez d'ezhan caout anezhan, e guirionez me a lavar d'ehoc'h, muioc'h a

(1) Tan an ifern a zo egiz eun holen hag a vir an dud daonet.

levenez a gemer varnhan eged var an naonteg ha pevar ugent n'int ket eat da goll. Evelse n'ema ket e ioul an Tad a zo en envou ez afe unan da goll deuz ar re vihan-ze. »

5 — Distrei an nessa divar an droug

« M'han deus da vreur pec'het en da eneb, kea ha difazi anezhan, da unan ganthan. Ma silaou ac'hanot, e pezo gounezet da vreur ; ma ne zilaou ket ac'hanot, kemer ganez unan pe zaou, evit ma vezo renket peb tra etre daou pe dri dest. Ma ne zilaou ket anezho, lavar d'an Iliz, ha ma ne zilaou ket an Iliz, ra vezo evidot evel eur paian hag eur publican. *Rag, ouspenn da Ber, me a ro d'an ebestel all, dindan Per, ar c'halloud da daoler er meaz euz an Ilis pe da zigemeret ennhi.* E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, kement ho pezo liammet var an douar a vezo liammet en envou, ha kement ho pezo diliammet var an douar a vezo diliammet en envou. *Mes ra vezo peoc'h etre va diskiblien :* me a lavar d'ehoc'h adarre : ma c'h-en em glev daou ac'hanoc'h var an douar, petra bennag a c'houlennint, e vezo roet d'ezho gant va Zad a zo en envou. Rag el leac'h ma 'z eus daou pe dri destumet em hano, me a zo en ho zouez. »

6 — Pardoni an offansou

Neuze Per a dosteas outhan hag a lavaras : « Aotrou, p'han dezo va breur pec'het em eneb, ped guech e pardonin d'ezhan ? Beteg seiz guech ? » Jesus a lavaras d'ezhan : « Ne lava-

ran ket d'id beteg seiz guech, mes beteg deg ha tri-ugent seiz guech.

Evelse rouantelez an env a zo henvel ouz eur roue a fellas d'ezhan renka he gounchou gant he jervicherien. Ha pa en em lakeas da renka he gounchou, e oue digasset dirazhan unan a dlie d'ezhan deg mil talant, *ouspenn antercant million*. E giz ma n'hen doa ket peadra da restaol, he vestr a roas urz d'he verza, hen, he c'hreg, he vugale hag he holl zanvez, evit paea he zle. Mes ar servicher-ze, oc'h en em strinka d'he dreid, he bedas en doare-man : « Gortozit ganen ha me ho tigollo penn da benn. » Ar mestr, gant truez ouz he jervicher, hel lezas da vont kuit hag a bardonas d'ezhan he zle.

Hogen, pa 'z eas kuit, ar servicher-ze a gavas unan deuz ar jervicherien all a dlie d'ezhan cant diner, *deg lur ha pevar ugent*. O veza croget ennhan, her mouge en eur lavaret : « Restaol ar pez a dlees. » An eil servicher a gouezas d'he dreid hag he bedas en doare-man : « Gortoz ganen ha me da zigollo penn da benn. » Mes hen ne falvezas ket ganthan. Mont a reas kuit hag e taolas anezhan er prison, beteg m'han dije paet he zle.

Ar jervicherien all a oue glac'haret bras o velet ar pez a c'hoarveze. Dont a rejont da lavaret d'ho mestr kement a ioa tremenet. He vestr he c'halvas neuze hag a lavaras d'ezhan : « Servicher fallagr, pardonet em eus d'id da holl zle, abalamour ma c'h-eus pedet ac'hanon. Ha ne dlies-te ket caout truez ouz da genvreur

evel m'am eus bet truez ouzid ? » Hag ar mestr, droug ennhan, hel lakeas etre daouarn ár vourrevien, beteg m'han dije paet he zle penn da benn.

Setu aze petra reio d'ehoc'h va Zad a zo en envou, ma ne bardon ket peb hini ac'hanoc'h d'he vreur, a greiz he galon.

~~~~~~~~~~~~~~~~~~
~~~~~~~~~~~~~~~~~~

## EIZVET PENNAD

Jesus a bign da Jerusalem evit gouel an Teltou. Teir galvedigez. An daouzeg ha tri-ugent diskibl. *(S. Iann, VII, 2-10 ; S. Lucas, IX, 51-62 ; X, 1-16 ; S. Vaze, VIII, 19-22).*

---

Tostaat a rea eur gouel juseo, gouel an Teltou a veze savet e *Jerusalem evit digass da zonj, epad eiz dez, deuz an amzer ma veve an Israelited en dezert dindan teltou, goude m'oant tec'het euz an Ejypt.* He gerent a lavaras da Jesus : « It ac'han ha kerzit d'ar Judee, ma velo ho tiskiblien an oberiou a rit. Rag den ne ra he oberiou e cuz, p'han deus c'hoant da veza anavezet. Ma rit hevelep traou, en em ziscuezit d'ar bed. » He gendirvi ho-unan ne gredent ket ennhan. (1)

Jesus a lavaras d'ezho : « Va amzer n'eo ket deut c'hoaz: Hoc'h amzer-c'houi a zo prest ato. Ar bed ne c'hell ket ho cassaat ; mes va c'hassaat a ra, abalamour ma roan testeni ez eo fall he oberiou. Pignit, c'houi, d'an deiz gouel-ze ; evidon-me, ne bignan ket *breman* d'an deiz gouel-ze, rag va amzer n'eo ket deut c'hoaz. » O veza lavaret an dra-ze, e chomas er Galilee. Mes, pa oue pignet he gendirvi, e pignas he-unan d'an deiz gouel, n'eo ket dirag an holl, mes evel e cuz.

---

(1) Credi a reant, evel ar Jusevien, n'ez oa deut ar C'hrist nemet evit sevel eur rouantelez juseo er bed-man. Fillion, in Jo. VII, 5.

Tostaat a rea termen an deveziou ma tlie beza lamet euz ar bed. Jesus eta a grenveas he galon evit mont da Jerusalem. Cass a reas cannaded dirazhan, hag ez ejont en unan deuz keariou ar Zamaritaned evit pourchass d'ezhan peb tra. Mes na oue ket digemeret gantho, abalamour m'han doa doare eun den a iea da Jerusalem. *Jerusalem a ioa cassaet gant schismatiked ar Samarii.* O velet an dra-ze, he ziskiblien Jakes ha Iann a lavaras : « Aotrou, c'hoant ho peus e lavarfemp da dan an env coueza ha puluc'hi anezho ? » Jesus a en em zistroas hag a grozas anezho en eur lavaret : « Ne c'houzoc'h ket euz a be spered oc'h. Mab an den n'eo ket deut da goll an dud, mes d'ho zavetei. » Hag ez ajont en eur geriaden all.

Epad an hent, eun doctor a dosteas outhan hag a lavaras d'ezhan : « Mestr, me ' heulio ac'hanoc'h e kement leac'h ma 'z eot. » Jesus a lavaras d'ezhan : « Al lern ho deus ho zoullou, ha labousset an env ho deus ho neiziou ; mes Mab an den n'hen deus ket e peleac'h discuiza he benn. »

Lavaret a reas da eun all a ioa unan deuz he ziskiblien : « Heul ac'hanon. » Mes hennez a lavaras d'ezhan : « Aotrou, va lezit araog da vont da zebelia va zad. » Jesus a lavaras d'ezhan : « Heul ac'hanon, ha lez ar re ' zo maro *da vuez Doue* (1) da zebelia ar re varo. Evidot-te, kea ha prezeg rouantelez Doue. »

Eun all a lavaras : « Me heulio ac'hanoc'h, Aotrou ; mes va lezit araog da ziscregi deuz ar

(1) S. Aug. Serm. LXII, 2.

madou a zo em zi. » Jesus a lavaras d'ezhan : « An hini a lak' he zorn en alar hag a zell adrenv, n'eo ket mad da rouantelez Doue. »

Goudeze, Jesus a zibabas daouzeg ha trigent diskibl all hag ho c'hassas daou ha daou en he raog e kement kear hag e kement leac'h ma tlie dont he-unan, hag e lavare d'ezho : « An eost a zo bras, mes al labourerien a zo neubeut anezho. Pedit eta mestr an eost ma casso labourerien en he eost. It : setu e cassan ac'hanoc'h evel denved etouez bleizi. Ne zougit na yalc'h, na sac'h, na boutou, ha ne zaludit den var an hent, *ne gollit ket hoc'h amzer gant orbidou hir ar vro*. E kement ti ma 'z eot lavarit da genta : « Peoc'h d'an ti-man. » Ma 'z eus eno eur c'hrouadur a beoc'h, *eun den hag a zo din deuz madou an ene a zigassit d'ezhan* (1) ho peoc'h a jomo varnhan : a hent all, e tizroio d'ehoc'h. Chomit er memez ti ; drebit hag evit ar pez a zo ebarz ; rag al labourer a virit he gommanant. Ne d-it ket euz an eil ti d'egile. E kement kear ma 'z eot, ma tigemerer ac'hanoc'h, drebit ar pez a zo lakeat dirazhoc'h ; pareit an dud clanv a zo ennhi ha lavarit d'an holl : « Rouantelez Doue a zo deut beteg ennhoc'h. » E kement kear ma 'z eot, ma ne zigemerer ket ac'hanoc'h, it var ar plassennou ha lavarit : « Ni ' hej varnhoc'h memez poultren ho kear a zo staget ouzomp. Deskit goulzgoude ez eo tost rouantelez Doue. »

Me a lavar d'ehoc'h, eun deiz ne vezo ket

(1) Crampon, in Luc. X, 6.

great da Zodom ker goas ha d'ar gear-ze. Maleur d'id-de, Corozaïn ! Maleur d'id-de, Bethsaïda ! Rag ma vije bet great e Tyr hag e Sidon ar burzudou a zo bet great ennhoc'h, abaoue pell amzer ho dije azezet evit ober pinijen er zae-reun hag el ludu. Setu perag d'ar varn ne vezo ket great da Dyr ha da Zidon ker goas ha d'ehoc'h-c'houi. Ha te, Capharnaum, a en em zav beteg an env, te a vezo discaret beteg goueled an ifern.

An neb ho silaou am zilaou ; an neb ho tisprij am disprij. An neb a zisprij ac'hanon a zisprij an hini hen deus va c'hasset.



## NAVET PENNAD

Distro an diskiblien. Parabolen ar Samaritan. Martha ha Mari. *(S. Lucas, X, 17-42)*

---

An daouzeg ha tri-ugent a zistroas gant levenez en eur lavaret : « An diaoulou ho-unan a bleg d'eomp en hoc'h hano. » Hag e lavaras d'ezho : « Me a vele Satan o coueza euz an env evel eul luc'heden. Setu em eus roet d'ehoc'h ar c'halloud da vale var an aëred, ar c'hruged hag holl nerz an enebour, ha netra ne c'hello noazout d'ehoc'h. Goulzgoude na vezit ket laouen abalamour ma pleg d'ehoc'h an diaoulou, mes abalamour ma 'z eo scrivet hoc'h hanoiou en env. »

D'an heur-ze Jesus a dridas er Spered-Santel hag a lavaras : « Me ho meul, o Tad, mestr an env hag an douar, abalamour m'oc'h eus cuzet an traou-ze ouz ar re vouisiec hag ouz ar re fur ha m'oc'h eus discleriet anezho d'ar re vihan. Mad eo, o Tad, p'e guir eo plijet evelse ganehoc'h.

« Peb tra a zo lakeat etre va daouarn gant va Zad. Ha den ne c'hoar piou eo ar Mab, nemet an Tad ; ha den ne c'hoar piou eo an Tad, nemet ar Mab hag an hini a vezo fellet d'ar Mab discleria d'ezhan. »

Hag oc'h en em zistrei varzu he ziskiblien e lavaras : « Eürus an daoulagad a vel ar pez a velit. Me a lavar d'ehoc'h, calz propheted ha calz rouaned ho deus bet c'hoant da velet ar

pez a velit, ha n'ho deus ket guelet ; da glevet ar pez a glevit, ha n'ho deus ket clevet. »

Ha setu eun doctor a zavas evit amprou Jesus hag a lavaras : « Mestr, petra 'm eus da ober evit caout ar vuez peurbadus ? » Jesus a lavaras d'ezhan : « Petra 'zo scrivet el lezen ? Petra lennes ebarz ? » Hen a respontas : « Caret a ri an Aotrou da Zoue euz da holl galon, euz da holl ene, euz da holl nerz hag euz da holl spered, ha da nessa eveldot da unan. » — « Respontet mad e peus, eme Jesus ; gra ze hag e vevi. » Mes hen, c'hoant d'ezhan da ziscuez n'oa ket he c'houlen eb abeg, a lavaras da Jesus : « Ha piou eo va nessa ? » Jesus a gemeras tro da lavaret :

« Eun den a ziskenne euz Jerusalem da Jericho, hag e couezas etre daouarn laëron. Ar re-man hen diviskas, hen goloas a c'houliou hag a ieas kuit en eur lezel anezhan anter-varo. Hogen, c'hoarvezout a reas ma tiskenne eur beleg gant ar memez hent ; hag o veza guelet anezhan, ez eas ebiou. Eul levit, *pe eun den deuz rumm-dud Levi hag a jerviche ar beleg juseo en templ*, o veza digouezet e kichen al leac'h-se, a velas anezhan hag a ieas ive ebiou. Mes eur Samaritan, oc'h ober hent, a zigouezas ganthan, hag ouz he velet, a gemeras truez. O veza tosteat e scuillas eol ha guin var he c'houliou hag e liammas anezho. Goudeze hel lakeas var he loan, her c'hassas d'an hostaliri hag e kemeras soursi anezhan. Antronoz e tennas daou ziner hag ho roas d'an hostis en eur lavaret : « Bez soursi anezhan, ha me a baeo d'id, pa zistroin, kement a zispigni ouspenn. »

« Piou deuz an tri-ze, a gav d'id, a zo bet nessa an den a gouezas etre daouarn al laëron ? » An doctor a respontas : « An hini a zo bet trugarezus en he genver. » Jesus a lavaras d'ezhan : « Kea, ha te, gra evelse. » (1)

Epad ma edo Jesus en hent, e c'hoarvezas ganthan mont en eur geriaden, e *Bethanii, var dro tri-c'hart leo dioc'h Jerusalem.* Eur vaouez, hanvet Martha, a zigemeras anezhan en he zi. Bez' he doa eur c'hoar, hanvet Mari, hag a zilaoue, azezet e-harz he dreid, comzou an Aotrou. Goulzgoude Martha a drevelle var dro calz traou da jervicha. Chom a reas a za hag e lavaras : « Aotrou, ne daolit ket evez e lez va c'hoar an holl jervich ganen da ober ; lavarit d'ezhi ta sicour ac'hanon. » Jesus a lavaras d'ezhi : « Martha, Martha, nec'het ha tregasset out gant calz traou. Hogen, eun dra ebken a zo red. Mari he deus choazet al loden vella, ha ne vezo ket tennet diganthi. »



(1) Hervez holl dadou an Iliz, an den-ze a zisken euz Jerusalem hag a zo lezet noaz hag anter-varo gant al laëron eo an dud couezet e creiz poaniou ar vuez varlerc'h pec'hed Adam, divisket euz gras Doue dre zouellerez an drouc-Sperejou, glazet gant ar pec'hed orijinel ha condaonet d'ar maro. Beleg ha levit al lezen goz n'ho deus ket gellet parea ho gouliou. Jesus-Christ, ar Samaritan carantezus, a zav anezho euz ho stad reuzeudic, a ro d'ezho ar pare gant eol ha guin he zacramanchou, ho c'hass en he Iliz hag ho lakaa etre daouarn ar bastored.

# *PEMPET RANN*

AZALEG GOUEL AN TELTOU BETEG GOUEL AN DEDI (EUZ A VIZ HERE DA VIZ KERZU)

## KENTA PENNAD

Jesus a en em gav en templ e creiz eizved gouel an Teltou hag a en em lakaa da gelen. *(S. Iann, VII, 11-53 ; VIII, 1.)*

---

Ar Jusevien a glaske Jesus epad ar gouel hag a lavare : « E peleac'h eman-ta ? » Calz safar a ioa er foul divar he benn. Darn a lavare : « Eun den mad eo. » Darn all a lavare : « Nann, mes touelli a ra an dud. » Nicun goulzgoude ne gomze anezhan dirag an holl, gant aon rag ar Jusevien, *da lavaret eo, pennou bras ar bobl.*

E creiz eizved ar gouel, Jesus a bignas en templ hag a en em lakeas da gelen. Ar Jusevien estlammet a lavare : « Penaoz ec'h anavez ar Scrituriou, hen n'eo ket bet er scoliou ? » Jesus a respontas d'ezho : « Va c'helennadurez ne deu ket diganen, mes digant an hini hen deus va c'hasset. Ma fell da unan bennag ober ioul an hini hen deus va c'hasset, ec'h anavezo hag ar gelennadurez-se a deu digant Doue pe e comzan ac'hanon va-unan. An hini a gomz anezhan he-unan a glask he c'hloar he-unan ; mes an hini a glask gloar an hini hen deus he

gasset, hennez a zo guirion ha n'eus ket ennhan a zislealded.

» Daoust ha n'eo ket Moyses hen deus roet d'ehoc'h eul lezen ? Ha den en ho touez ne heul al lezen. Perag e claskit-hu va laza, *e giz m'am bije torret al lezen ?* » Ar bobl, *abalamour ne anaveze ket menoz ar pennou-bras eneb Jesus,* a respontas : « Kemeret oc'h gant an drouc-spered : piou a glask ho lakaat d'ar maro ? » Jesus a lavaras d'ezho : « Eun dra ebken am eus great, *parea da zeiz Sabbat e lenn Bethsaïda eun den seizet he izili,* hag emaoc'h holl er meaz ac'hanoc'h hoc'h-unan. Abalamour m'han deus Moyses roet d'ehoc'h ar zirconcision, — n'eo ket ma teufe digant Moyses, mes digant ar batriarched, — e rit anezhi var eun den, memez d'ar Sabbat. Hogen, ma vez roet d'ar Sabbat ar zirconcision da eun den, evit ne vezo ket torret lezen Moyses, perag e kemerit-hu droug ouzin abalamour m'am eus pareet eun den penn da benn da zeiz ar Sabbat ? Ne varnit ket hervez an dianveaz, mes dougit eur varnedigez just. »

Darn euz tud Jerusalem, *hag a anaveze menoz fall ar pennou-bras,* a lavare : « Ha n'eo ket heman an hini a glasker lakaat d'ar maro ? Ha setu e prezeg dirag an holl, ha ne lavarer netra d'ezhan. Daoust hag ar pennou-bras ho defle anavezet a dra zur ez eo hen ar C'hrist ? Mes ni a c'hoar euz a beleac'h eo heman. Hogen, pa deuio ar C'hrist, den na c'houezo euz a beleac'h eo. » Jesus eta a gelenne a vouez huel en templ hag a lavare : « C'houi am ana-

vez hag a c'hoar euz a beleac'h oun (1) ; goulzgoude n'oun ket deut ac'hanon va-unan, mes an hini hen deus va c'hasset a zo guirion, ha c'houi ne anavezit ket anezhan. Me hen anavez, abalamour ma 'z oun anezhan ha m'hen deus va c'hasset. » (2)

Clask a reat eta cregi e Jesus, mes nicun ne lakeas he zaouarn varnhan, abalamour n'oa ket c'hoaz deut he heur. Hogen, etouez ar foul, calz a gredas ennhan hag a lavare : « Pa deuio ar C'hrist, daoust hag e reio muioc'h a viraclou eged ne ra heman ? » Pharisianed a glevas ar bobl o lavaret e cuz an traou-ze divar he benn. Setu perag ar pennou-bras hag ar Pharisianed a gassas goardou da gregi ennhan.

Jesus a lavaras d'an dud : « Me a zo c'hoaz ganéhoc'h evit eun neubeud amzer, hag ez an daved an hini hen deus va c'hasset. Clask a reot ac'hanon ha n'am c'havot ket, rag c'houi ne c'hellit ket dont el leac'h m'emaon. » Ar Jusevien a lavaras an eil d'egile : « Da beleac'h e tle mont, evit ne gavimp ket anezhan ? Daoust hag e tle mont etouez ar Jusevien a zo skignet e creiz ar boblou ? Ha kelen a dle ar baianed ? Petra ' c'hoanta lavaret dre ar geriou-man : clask a reot ac'hanon ha n'am c'havot ket ; ha : ne c'hellit ket dont el leac'h m'emaon ? » *Jesus, evel Doue, a zo ato en env,*

---

(1) C'houi ' anavez va hano ha va c'herent, mes ne c'houezit ket piou oun e guirionez.

(2) Me hen anavez mad, rag he Vab oun hag he gannad oun. S. Aug. ap. Allioli, in Jo. VII, 29.

*hag abarz nemeur, e tistroio di gant he natur den.* (1)

*Goulzgoude, heb mintin, hed eizved ar gouel, e veze kerc'het dour euz feunteun Siloe hag e veze scuillet divar an aoter, epad ma cane ar bobl comzou ar prophet Isaias : c'houi a denno dour gant joa euz feunteuniou ar Zalver.* Hogen, d'an deiz bras a echue ar gouel, Jesus a en em zalc'he en he za hag a lavare a vouez huel : « An neb piou bennag hen deus sec'hed *a c'hras hag a zantelez*, ra deuio davedon ha ra efo ! An hini a gred ennon, euz he galon, evel ma lavar ar Scritur, e redo steriou dour beo. » Jesus a lavare an dra-ze divar benn ar Spered a dlie receo an dud a gredje ennhan ; rag ar Spered n'oa ket c'hoaz roet, abalamour Jesus n'oa ket c'hoaz eat en he c'hloar. *Dour Siloe a ioa eur skeud deuz ar c'hras a dlie ar Spered-Santel scuill var an eneou goude ma lamje Jesus pec'hejou ar bed ha ma pignje en envou da gass ar Spered a zantelez.*

Pa glevjont ar c'homzou-ze, darn a lavare er foul : « Hennez eo ar Prophet e guirionez. » Darn all a lavare : « Hennez eo ar C'hrist. » Mes hiniennou a responte : « Daoust hag ar C'hrist a deu euz ar Galilee ? Ha ne lavar ket ar Scritur e teu ar C'hrist euz ouenn David hag euz keriaden Bethlehem, el leac'h m'edo David ? »

Ar bobl eta n'en em gleve ket divar he benn. Lod a felle d'ezho cregi ennhan, mes nicun ne lakeas he zaouarn varnhan. Ar goardou

(1) S. Augustin, in Jo. III, 13.

a deuas eta da gaout ar veleien-vras hag ar Pharisianed. Ar re-man a lavaras d'ezho : « Perag n'ho peus ket he zigasset ? » Ar goardou a respontas : « Den biscoaz n'hen deuz comzet evel an den-ze. » Ar Pharisianed a lavaras d'ezho : « Ha c'houi ' zo bet ive touellet ? Ha beza ' zo unan bennag hen dije credet ennhan etouez ar pennou-bras pe ar Pharisianed ? Evit ar foul-ze, ne anavez ket al lezen, tud milliget int. » Nicodem, unan anezho, an hini a ioa bet o caout Jesus en noz, a lavaras d'ezho : « Daoust hag hol lezen a varn eun den eb beza he glevet da genta hag eb gouzout petra ' ra ? » Hi a respontas d'ezhan : « Ha te, bez' ez out ive eur Galilean ? Furch er Scrituriou hag e veli ne zao prophed ebed euz ar Galilee. »

Ha peb hini a zistroas en he di. Jesus avad a en em dennas varzu ar menez Olived.

~~~~~~~~~~~~~~~
~~~~~~~~~~~~~~~

## EIL PENNAD

Ar vaouez avoultrerez. (*S. Iann, VIII, 2-11*).

---

Pa darzas an deiz, Jesus a zistroas en templ, hag ar bobl holl a deuas d'he gaout. Azeza 'reas hag e kelenne anezho.

Hogen, an doctored hag ar Pharisianed a zigassas eur vaouez hag a ioa bet tizet oc'h ober avoultriach. Lakaat a rejont anezhi e creiz hag e lavarjont : « Mestr, ar vaouez-man a zo bet nevez tizet oc'h ober avoultriach. El lezen, Moyses a c'hourc'hemen d'eomp labeza, *pe laza a daoliou mein*, eun hevelep maouez. Ha c'houi, petra ' lavarit ? » Comz a reant evelse evit he douelli, abalamour d'ezho da c'hellout he damall. *Rag ma lavare he labeza, e tenne varnhan droulans ar Romened, mistri ar vro hag a zalc'he evitho ar guir da gondaoni d'ar maro ; ma lavare he lezel da vont kuit, edo tamallet gant ar Jusevien da derri lezen Moyses.*

Mes Jesus, o taou-blega, a en em lakeas da scriva var an douar gant he viz. Evel ma kendalc'hent da c'houlen outhan, e savas en he za hag e lavaras d'ezho : « An hini ac'hanoc'h a zo dibec'h, ra daolo outhi ar mean kenta ! » Hag o soubla adarre, e scrive var an douar. Pa glevjont an dra-ze, ez ajont kuit an eil goude egile, ar re gossa da genta, ha Jesus a jomas he-unan gant ar vaouez a ioa en he za e creiz an dud. Jesus a zavas hag a lavaras

d'ezhi : maouez, e peleac'h emaint ar re d'as tamalle ? Nicun n'hen deus condaonet ac'hanot ? » — « Aotrou, emezhi, nicun. » — « Me kenneubeut, a respontas Jesus, ne gondaonin ket ac'hanot *da veza labezet ;* kea ha ne bec'h ket mui. »



## TREDE PENNAD

Debad Jesus gant ar Pharisianed divarbenn he c'hinivelez divin. *(S. Iann, VIII, 12-59)*

---

*Goude an dra-ze, Jesus a gendalc'has da gelen. En templ edo c'hoaz ar c'hantoloriou bras iskiz ho doa servichet evit ar gouel. En eur ziscuez anezho,* Jesus a gomzas adarre ouz ar Jusevien hag a lavaras d'ezho : « Me eo sclerijen ar bed ; an neb piou bennag am heul ne vale ket en denvalijen, mes bez' hen dezo sclerijen ar vuez. »

Ar Pharisianed a lavaras d'ezhan : « C'houi a ro testeni d'ehoc'h hoc'h-unan : ho testeni n'eo ket mad. »

Jesus a respontas : « Evidon da rei testeni d'in va-unan, va zesteni a zo mad, rag me a c'hoar euz a beleac'h e teuan ha da beleac'h ez an (1), mes c'houi ne c'houezit ket euz a beleac'h e teuan na da beleac'h ez an. C'houi a varn hervez ar c'horf, *pe an dianveaz ;* me ne varnan den ebed ; ha ma varnan, va barnedigez a zo guirion, rag n'emaon ket va-unan : ganen eman an Tad hen deus va c'hasset. Hogen, scrivet eo en ho lezen ez eo mad testeni daou zen. Me a ro testeni d'in va-unan ! hag an Tad hen deus va c'hasset a ro testeni d'in *dre ar burzudou a ran gant he c'halloud.* »

---

(1) Gouzout a ra ez eo Doue, ha Doue, e giz ma lavar S. Iann Chrysostom, a zo eun test da veza credet, pa ro testeni d'ezhan he-unan. Fillion, in Jo. VIII.

Hi a lavaras d'ezhan : « E peleac'h eman ho Tad ? »

— « Ne anavezit ket ac'hanon, a respontas Jesus, na va Zad kenneubeut. M'ho pije anavezet ac'hanon, martreze ho pije anavezet va Zad. »

Setu petra 'lavaras Jesus o kelen en templ, el leac'h m'edo kef ar profou. Den ne grogas ennhan abalamour n'oa ket deut he heur.

Jesus a lavaras d'ezho adarre : « Me 'ia kuit hag e claskot ac'hanon, mes mervel a reot en ho pec'hed. D'al leac'h ma 'z an c'houi ne c'hellit ket dont. »

— « Hag en em laza 'reio, eme ar Jusevien, p'e guir e lavar : d'al leac'h ma 'z an, c'houi ne c'hellit ket dont. »

— « C'houi a zo euz an izel, a lavaras Jesus d'ezho, me a zo euz an huel. C'houi a zo euz ar bed-man, me n'oun ket euz ar bed-man. Lavaret em eus eta d'ehoc'h e varvot en ho pec'hejou : rag ma ne gredit ket er pez ma 'z oun, e varvot en ho pec'hed. »

— « Piou oc'h-c'houi, emez-ho. »

— « Me, a lavaras Jesus, me a gomz ouzhoc'h, a zo ar Penn-kenta. Calz traou am eus da lavaret varnhoc'h ha da gondaoni ennhoc'h. Goulzgoude an hini hen deus va c'hasset a zo guirion : hag ar pez a lavaran er bed am eus clevet ganthan. »

Ha ne anavezjont ket e lavare oa Doue he Dad, *pa lavare ez oa penn-kenta an holl draou hag ez oa ganet araok an holl amzeriou.* (1)

(1) Cf. Col. I, 15.

Jesus a lavaras eta d'ezho : « Pa ho pezo savet Mab an den *ouz ar groaz*, neuze ec'h anavezot piou oun, ha ne ran netra ac'hanon va-unan, mes e lavaran ar pez a zo desket d'in gant va Zad (1). An hini hen deus va c'hasset a zo ganen, ha n'hen deus ket lezet ac'hanon va-unan, abalamour ma ran bepred ar pez a blij ganthan. »

Epad ma comze evelse, calz a gredas ennhan. Jesus eta a lavaras d'ar Jusevien-ze a gredas ennhan : « Ma talc'hit d'am c'helennadurez, e viot va guir diskiblien, ec'h anavezot ar virionez, hag ar virionez ho tilivro. »

Hi a respontas : « Ni ' zo ouenn Abraham, ha morse n'omp bet sclavourien unan bennag. Penaoz e lavarit-ta : c'houi a vezo libr ? »

Jesus a respontas d'ezho : « E guirionez, e guirionez, me a lavar d'ehoc'h, an neb piou bennag a ra ar pec'hed a zo sclavour ar pec'hed. Hogen, ar sclavour ne jom ket ato en ti, mes ar Mab a jom ato. Ma vezit dilivret gant ar Mab, e viot libr e guirionez, *e viot kemeret gant Doue evit he vugale hag e chomot ato en he di.* (2) Me ' c'hoar ez oc'h bugale Abraham *hervez ar goad ;* mes clask a rit va lakaat d'ar maro, abalamour va c'helennadurez ne gav ket a zigor ennhoc'h. Me a lavar ar pez am eus guelet em Zad ; ha c'houi a ra ar pez ho peus guelet en ho tad, *an drouc-spered.* »

---

(1) An Tad, o c'henel ar Mab, a ro d'ezhan he vouisiegez divin gant he natur he-unan. S. Aug. ap. Fillion, in Jo. VIII.

(2) S. Aug., etc., ap., Allioli, in Jo. VIII, 36.

Hi a respontas : « Hon tad eo Abraham. »

— « Ma 'z oc'h bugale Abraham, grit oberou Abraham. Breman e claskit va lakaat d'ar maro, me hag am eus lavaret d'ehoc'h ar virionez am eus clevet gant Doue; Abraham n'hen deus ket great an dra-ze (1). C'houi a ra oberou ho tad. »

*En taol-man ar Jusevien a gomprenas ez oa hano deuz eur c'hinivelez hervez ar Spered.*

« Ni n'omp ket bastarded, emezho ; *n'omp ket bugale an idolou* ; n'hon deus ken tad nemet Doue. »

— « Ma vije bet Doue ho Tad, a respontas Jesus, ho pije va c'haret a dra zur, rag euz Doue oun savet hag oun deut ; n'eo ket ac'hanon va-unan ez oun deut, mes Doue hen deus va c'hasset. Perag ne anavezit-hu ket va farlant ? Abalamour ne c'hellit ket clevet va c'homzou. C'houi ho peus evit tad an diaoul hag e c'hoantaït ober ioulou ho tad. Hen a ioa muntrer azaleg ar penn kenta, *rag hen a zigassas ar maro er bed varlerc'h ar pec'hed*, ha n'eo ket chomet er virionez, abalamour n'eus ket a virionez ennhan, *p'e guir ne anavez ket e rank douja da Zoue*. Pa lavar ar gaou, e lavar he dra, rag gaouiad eo ha tad ar gaou. Ha me, ma lavaran d'ehoc'h ar virionez, n'am c'hredit ket. Piou ac'hanoc'h a brouvo varnon eur pec'hed bennag ? Ma lavaran d'ehoc'h ar virionez, perag n'am c'hredit ket ? An hini 'zo euz Doue, a zilaou comzou Doue. Setu perag ne zilaouit ket, abalamour n'oc'h ket euz Doue. »

---

(1) Abraham n'eo ket bet muntrer.

Ar Jusevien a respontas d'ezhan : « Daoust ha ne lavaromp ket mad ez oc'h eur Samaritan hag ez eus eun drouc-spered ennhoc'h ? »

— « N'eus drouc-spered ebed ennon, a lavaras Jesus, mes enori a ran va Zad, ha c'houi am disenor. Goulzgoude ne glaskan ket va gloar ; unan 'zo evit he c'hlask hag evit barn. E guirionez, e guirionez, me a lavar d'ehoc'h, an hini a zalc'ho d'am c'helennadurez, ne velo morse ar maro, *an disparti dioc'h Doue a zo maro an ene.* »

— « Breman ec'h anavezomp, eme ar Jusevien, ez eus eun drouc-spered ennhoc'h. Abraham a zo maro, hag ar bropheted ive, ha c'houi ' lavar : an hini a zalc'ho d'am c'helennadurez ne danvo morse ar maro. Ha brassoc'h oc'h-hu eged hon tad Abraham a zo maro, hag ar bropheted a zo maro ive ? Piou a fell d'ehoc'h beza ? »

— « Ma roan gloar d'in va-unan, a respontas Jesus, va gloar n'eo netra. Va Zad eo an hini a ro gloar d'in, hen a lavarit eo ho Toue. Goulzgoude n'ho peus ket he anavezet ; mes me hen anavez, ha ma lavarfen ne ran ket, e ven henvel ouzhoc'h, eur gaouiad. Mes anaout a ran anezhan hag e talc'han he gomz. Abraham ho tad hen deus dridet gant ar c'hoant guelet va deiz : guelet hen deus hag eo bet carget a laouenedigez. »

Ar Jusevien a respontas : « N'ho peus ket c'hoaz anter-cant vloaz, hag ho peus guelet Abraham ! »

Jesus a lavaras d'ezho : « E guirionez, e guirionez, me a lavar d'ehoc'h, araog ma oue great Abraham, me a zo. »

*Evel m'edot neuze o kempen an Templ,* e kemerjont mein *a ioa eno* da daoler outhan. Mes Jesus a en em guzas hag a ieas kuit euz an Templ.



## PEVARE PENNAD

Jesus a bare, da zeiz ar Sabbat, eun den ganet dall
*(S. Iann IX, 1-41)*

---

En eur dremen, Jesus a velas eun den hag a ioa ganet dall. He ziskiblièn a c'houlennas outhan : « Mestr, piou hen deus pec'het, heman, pe he gerent, evit ma teuje dall er bed ? » (1) Jesus a respontas : « N'eo ket hen nag he gerent ho deus pec'het ; mes ganet eo dall evit ma vezo discuezet ennhan oberou Doue. Me a rank ober oberou an hini hen deus va c'hasset, epad ma 'z eo deiz, *epad ma vevan gant an dud ;* an noz a deu, *ar maro a dosta,* ha neuze den ne c'hell ober netra. Epad ma choman er bed, ez oun sclerijen ar bed. »

O veza lavaret an dra-ze, e tufas var an douar, e reas pri gant glaour hag e lakeas ar pri-ze var daoulagad an hini dall, en eur lavaret d'ezhan : « Kea da en em voalc'hi e lenn Siloe, — a zinifi Casset. — » Mont a reas eta, en em voalc'hi a reas hag e tistroas en eur velet.

Setu perag he amezeien hag ar re ho doa he velet araog o c'houlen an aluzen a lavare : « Ha n'eo ket heman an hini a ioa azezet hag a c'houlenne an aluzen ? » Darn a lavare : « Hen eo » ; darn all : « N'eo ket, mes unan henvel

---

(1) Ar Jusevien a grede stank ne veze castizet morse nemet ar bec'herien, pe ho bugale, hag e c'helle eun den pec'hi memez araog he c'hinivelez. Fillion, in Jo IX, 2.

outhan. » Hen avad a lavare : « Me eo. » — « Penaoz, emezho, eo bet digoret da zaoulagad ? » Hag e respontas : « An den-ze a zo hanvet Jesus hen deus great pri, hen deus he lakeat var va daoulagad hag hen deus lavaret d'in : « Kea da en em voalc'hi e lenn Siloe. » Hag ez oun eat, ez oun en em voalc'het, hag e velan. » Lavaret a rejont d'ezhan : « E peleac'h eman hennez ? » — « Ne c'houzon ket, emezhan. »

Cass a rejont an hini a ioa bet dall da gaout ar Pharisianed. Hogen, ar Sabbat oa, p'han doa Jesus great pri ha digoret daoulagad an hini dall. Ar Pharisianed eta a c'houlennas adarre outhan penaoz hen doa bet ar gueled. Hen a lavaras d'ezho : « Pri hen deus lakeat d'in var va daoulagad, en em voalc'het oun hag e velan. » Lod deuz ar Pharisianed a lavare : « An den-ze ne deu ket a berz Doue, p'e guir ne vir ket ar Sabbat. » Lod all a lavare : « Penaoz e c'hell eun den pec'her ober hevelep burzudou ? » Ha n'en em glevent ket etrezho.

Lavaret a rejont adarre d'an hini dall : « Ha te, petra ' lavares divar benn an hini hen deus digoret da zaoulagad ? » Hen a respontas : « Eur prophet eo. »

Ar Jusevien ne gredjont ket, araog beza galvet he gerent, ez oa bet dall an den-ze hag hen doa bet ar gueled. Goulen a rejont outho : « Daoust hag heman eo ho mab, an hini a lavarit a zo ganet dall ? Penaoz e vel breman ? » He dad hag he vamm a respontas : « Gouzout a reomp ez eo heman hor mab hag

ez eo ganet dall. Mes penaoz e vel breman ? ne c'houzomp ket ; ha piou hen deus digoret he zaoulagad ? ne c'houzomp ket. Goulennit outhan ; oad hen deus : ra gomzo deuz ar pez a zell outhan. »

He gerent a gomzas evelse gant aon rag ar Jusevien a ioa en em glevet etrezho da daoler er meaz euz ar Synagog an neb a lavarje oa Jesus ar C'hrist. Setu perag he gerent a lavaras : « Oad hen deus, goulennit outhan.. »

Gervel a rejont eta a nevez an den a ioa bet dall hag e lavarjont d'ezhan : « Ro gloar da Zoue, *lavar ar virionez evit enori Doue, a zo ar virionez he-unan*. Ni a c'hoar ez eo an den-ze eur pec'her. » — « Ez eo eur pec'her, emezhan, ne c'houzon ket ; eun dra ebken a c'houzon : dall oan ha breman e velan. »

Hi a lavaras d'ezhan : « Petra hen deus great d'id ? Penaoz hen deus roet d'id ar gueled ? » Hen a respontas : « Lavaret am eus d'ehoc'h dija ha clevet ho peus. Perag e fell d'ehoc'h clevet adarre ? Ha c'hoantaat a rit-hu dont da veza he ziskiblien ? » Taoler a rejont varnhan mallooziou hag e lavarjont : « Bez he ziskibl, te ; ni a zo diskiblien Moyses. Ni a c'hoar hen deus Doue comzet da Moyses ; evit heman, ne c'houzomp ket euz a beleac'h eo. » An den-ze a lavaras d'ezho : « Souezus eo ne c'houezfac'h ket euz a beleac'h eo, p'han deus digoret va daoulagad : gouzout a reomp ne vez ket silaouet ar bec'herien gant Doue ; mes an hini a enor Doue hag a ra he volontez, hennez a vez silaouet. Biscoaz n'eus bet clevet hen dije unan bennag roet ar gueled da eun den ganet dall.

Ma ne vije ket hennez euz Doue, n'hen dije gellet ober netra. » Hi a respontas d'ezhan : « Te a zo ganet penn da benn er pec'hejou, hag e roes d'eomp kentelliou ! »

Hag e taoljont anezhan er meaz *euz ar Synagog, dre an excommunugen.*

Jesus a glevas e taoljont anezhan er meaz, hag o veza he gavet, e lavaras d'ezhan : « Credi a res e Mab Doue ? » — « Aotrou, emezhan, piou eo, evit ma credin ennhan ? » — « He velet e peus, a lavaras Jesus ; an hini a goms ouzid, hennez eo. » Lavaret a reas neuze : « Aotrou, credi a ran. » Hag en eur stoui ec'h adoras anezhan..

Jesus a lavaras : « Me a zo deut er bed evit dougen ar varnedigez-man : ar re ne velont ket a velo, hag ar re a vel a deuio da veza dall. *Ar re a lavar eb troidellerez ho deus ezom sclerijen evit ho ene a vezo sclerijennet gant Doue ; ar re a lak' ho fizians en ho gouiziegez ho-unan hag a bella dioutho va c'helennadurez a vezo scoet gant dallentez an ene.* » (1)

Clevet e oue gant lod deuz ar Pharisianed a ioa ganthan, hag e lavarjont d'ezhan : « Daoust ha ni a zo dall ? » Jesus a lavaras d'ezho : « Ma vijec'h bet dall, n'ho pije pec'hed ebed. Mes breman e lavarit : ni a vel. Ho pec'hed a jom. »



(1) Allioli, in Jo. IX, 39.

## PEMPET PENNAD

### Ar Pastor mad. *(S. Iann, X, 1-21)*

---

« E guirionez, e guirionez, me a lavar d'ehoc'h, an hini ne d-a ket dre an or e craou an denved, mes a bign dre eul leac'h all, a zo eul laër hag eur ribler. Mes an hini a ia dre an or a zo pastor an denved. An den a ziouall an or a zigor d'ezhan, hag an denved a glev he vouez. Gervel a ra dre ho hano an denved a zo d'ezhan *etouez an denved all a vez lakeat e craou boutin ar c'harter*, hag e cass anezho er meaz. P'han deus casset er meaz an denved a zo d'ezhan, e kerz en ho raog, hag an denved a heul anezhan, abalamour ma c'h-anavezont he vouez. Ne heuillont ket eun den all, mes tec'het a reont diouthan, abalamour ne anavezont ket mouez an dud all. »

Jesus a lavaras d'ezho ar barabolen-ze, mes ne anavezjont ket deuz petra e comze d'ezho.

Jesus eta a lavaras d'ezho adarre : « E guirionez, e guirionez, me a lavar d'ehoc'h, me eo dor an denved. Kement hini a zo deut, *eb beza casset gant Doue, mestr an denved*, a zo laëron ha riblerien, hag an denved n'ho deus ket ho zilaouet. Me eo an or. An neb a ielo ebarz dreizon a vezo saveteet, hag e ielo ebarz, hag ez ei er meaz, hag e cavo peuri. Al laër ne deu nemet evit laëres, laza ha coll. Me a zo deut evit m'ho dezo ar vuez ha m'ho dezo founnussoc'h.

» Me eo ar pastor mad. Ar pastor mad a ro he vuez evit he zenved. Mes ar gopraer, an hini n'eo ket pastor ha n'int ket d'ezhan an denved, a vel ar bleiz o tont, a lez eno an denved hag a dec'h. Neuze ar bleiz a scrap hag a zistaol an denved e peb tu. Ar gopraer a dec'h abalamour ma 'z eo eur gopraer ha n'ema ket e chal gant an denved.

» Me eo ar pastor mad ; me ' anavez va denved hag hi am anavez, evel an Tad am anavez ha ma c'h-anavezan an Tad ; ha me a ro va buez evit va denved. Denved all em eus ha n'emaint ket etouez ar vanden-man ; red eo d'in ho digass : clevet a reint va mouez ha ne vezo nemet eur vanden denved ha nemet eur pastor.

» An Tad am c'har, abalamour ma roan va buez, evit he c'hemeret a-nevez. Den ne lam va buez diganen ; mes ac'hanon va-unan e kuitaan anezhi : galloud am eus d'he c'huitaat ha galloud am eus d'he c'hemeret a-nevez. Ar gourc'hemen-ze am eus bet digant va Zad. »

Ar Jusevien n'en em glevjont ket adarre abalamour d'ar c'homzou-ze. Calz en ho zouez a lavare : « Eun drouc-spered a zo ennhan hag ec'h alter : perag he zilaouit-hu ? » Lod all a lavare : « N'eo ket evelse e comz eun den kemeret gant an drouc-spered. Daoust hag an drouc-spered a c'hell digeri daoulagad ar re zall. »

## C'HUEC'HVET PENNAD

En eur zistrei d'ar Galilee Jesus a zesk pedi d'he ziskiblien hag a c'hourdrouz ar Pharisianed hag an doctored. *(S. Lucas XI, 1-13 ; ibid. 37-54).*

---

Eun deiz ma edo Jesus o pedi en eul leac'h bennag, unan deuz he ziskiblien, pa ehanas, a lavaras d'ezhan : « Aotrou. deskit d'eomp pedi, evel Iann hen deuš desket d'he ziskiblien. » Lavaret a reas d'ezho : « Pa bedit, lavarit : Tad, hoc'h hano bezet santelleet ; ra deuio ho rouantelez ; roit d'eomp hirio hor bara pemdeziec ; pardonit d'eomp hor pec'hejou, evel ma pardonomp hon-unan d'an neb hen deus manket en hor c'henver ; ha n'hol lezit ket da goueza e tentation. »

Hag e lavaras d'ezho : « Unan ac'hanoc'h, me laka, hen deus eur mignon, hag ez a d'he gaout e creiz an noz, hag e lavar d'ezhan : « Mignon, ro d'in e prest tri bara, rag eur mignon d'in a deu d'am c'haout divar he hent, ha n'em eus netra da lakaat dirazhan. » Egile a respont euz an diabarz : « Lez ac'hanon e peoc'h ; an or a zo clozet, ha va bugale a zo ganen er guele : ne c'hellan ket sevel ha rei d'id. » Ma kendalc'h ar c'henta da skei, me lavar d'ehoc'h, petra bennag ne zao ket egile da rei d'ezhan abalamour ma 'z eo he vignon, e savo goulzgoude abalamour d'he dregasserez, hag e roio d'ezhan kement han deus ezom.

Ha me a lavar d'ehoc'h : goulennit hag e

vezo roet d'ehoc'h ; claskit hag e cavot, skoit hag e vezo digoret d'ehoc'h. Rag an neb a c'houlen a receo ; an neb a glask a gav ; ha d'an neb a sko e vezo digoret. Ma c'houlen unan bennag ac'hanoc'h bara digant he dad, daoust hag e roio d'ezhan eur mean ? Pe eur pesk, daoust hag e roio d'ezhan eun aer e leac'h eur pesk ? Pe ma c'houlen eur vi, daoust hag e roio d'ezhan eur c'hrug ? Ma c'houezit eta, c'houi, evidhoc'h da veza fall, rei traou mad d'ho pugale, pegement muioc'h ho Tad a zo en env a roio ar Spered mad d'ar re a c'houlen digan-than. »

Eun deiz ma prezege Jesus, eur Pharisian a bedas anezhan da leina en he di. O veza eat ebarz, e kemeras plas ouz'taol. Mes ar Pharisian a en em lakeas da zonjal ha da lavaret ennhan he-unan : « Perag n'eo ket en em voal-c'het araog ar pred ? » Hag an Aotrou a lavaras d'ezhan : « C'houi, Pharisianed, a bur breman dianveaz an hanav hag ar plad ; mes ar pez a zo en ho tiabarz a zo leun a laeronsi hag a zislealded. Tud diskiant ! Daoust hag an hini hen deus great an dianveaz n'hen deus ket ive great an diabarz ?

*Ar galon eta a dle beza pur evel traou an dianveaz.* Evelato, grit aluzen deuz ar pez oc'h eus a re, ha peb tra a vezo pur evidoc'h, *calz puroc'h eged varlerc'h ho coualc'hidigez.* (1)

Mes maleur d'ehoc'h-c'houi, Pharisianed, abalamour ma paeit deog ar ment, ar ru ha peb louzaouen, ha ma lezit a gostez ar justis ha

(1) Dom Calmet, ap., Fillion, in Luc. XI, 41.

carantez Doue ! Setu goulzgoude ar pez a dliet da ober, eb mankout d'an traou all.

Maleur d'ehoc'h-c'houi, Pharisianed, abalamour ma carit ar c'hadoriou kenta er zynagogou hag ar saludou var al leur-gear !

Maleur d'ehoc'h-c'houi, abalamour ma 'z oc'h evel beziou na veler ket ha var bere e valeer eb gouzout ! *Ho calon a zo leun a vreinadurez eb na ve gouezet netra.*

Eun doctor var al lezen a respontas d'ezhan hag a lavaras : « Mestr, o comz evelse e rit ive dismegans varnomp-ni. »

Jesus a lavaras : « Ha d'eoc'h-c'houi, doctored al lezen, maleur ! abalamour ma sammit an dud deuz sammou ne c'hellont ket da zougen, ha c'houi ne douchit ket ouz ar bec'hiou-ze gant unan deuz ho pizied.

Maleur d'ehoc'h-c'houi a zao beziou ar bropheted ! Ho tadou ho deus lazet anezho. A dra zur, discuez a rit ec'h assantit da oberou ho tadou : rag hi ho deus lazet anezho, ha c'houi a zao ho beziou (1). Setu perag furnez Doue hen deus lavaret : « Me a gasso d'ezho propheted hag ebestel, hag ez eus etouez ar re-man a lazint hag a voall-gassint, en hevelep doare ma vezo goulennet digant ar rumm dudman goad an holl bropheted a zo bet scuillet azaleg crouidigez ar bed, azaleg goad Abel beteg goad Zacharias a varvas etre an aoter hag an templ. Ia, me a lavar d'ehoc'h, goulennet e vezo digant ar rumm dud-man.

(1) Ma vije bet ar bropheted da laza, ho dije lazet anezho gmes da zebelia emaïnt c'hoaz : sevel a reont ho beziou.

» Maleur d'ehoc'h-c'houi, doctored al lezen, abalamour m'oc'h eus kemeret alc'huez ar vouisiegez, hag eb antreal hoc'h-unan, ho peus miret ouz ar re all da antreal. »

Evel ma lavare d'ezho an traou-ze, ar Pharisianed ha doctored al lezen a en em lakeas, en eur zerc'hel stard varnhan, d'her scuiza gant calz goulennou touellus evit caout var he vuzellou peadra d'he damall.



## SEIZVET PENNAD

### Kentelliou Hor Zalver d'he ziskiblien ha d'ar bobl
*(S. Lucas, XII, 1-59 ; XIII, 1-9.)*

---

#### 1 — ENEB AR PILPOUZEREZ PE AN HYPOCRISI

En dro da Jesus ec'h en em zalc'he eur bobl tud ker bras ma valeent an eil var egile. Neuze en em lakeas da lavaret d'he ziskiblien : « Diouallit rag goell ar Pharisianed, a zo an hypocrisi. Hogen, n'eus netra goloet ha ne vezo ket disculiet ; netra cuzet ha ne vezo ket gouezet. Rag ar pez ho peus lavaret en denvalijen a vezo lavaret er sclerijen, hag ar pez oc'h eus scuillet er scouarn e diabarz ar c'hrampou a vezo embannet var an toennou. »

#### 2 — DIVARBENN DOUJANS DOUE HA DOUJANS AN DUD

« Me 'lavar dehoc'h, va mignoned, na vezit ket spontet gant ar re a laz ar c'horf, ha goudeze ne c'hellont mui ober netra. Mont a ran da ziscuez dehoc'h piou a dleit douja : doujit an hini hen deus galloud d'ho cass d'an ifern goude beza tennet ar vuez diganeoc'h. Ia, me' lavar d'ehoc'h ; doujit hennez.

» Daoust ha pemp filip ne vezont ket guerzet daou venneg ? Goulzgoude, nicun anezho n'eo ancounac'heat dirag Doue. Mes bleo ho penn memez a zo holl niveret. Setu perag n'ho pezet ket *aon* : *c'houi a dal muioc'h eged meur a filip.*

» Hogen, me lavar d'ehoc'h, an neb piou bennag am anzavo dirag an dud, Mab an den hen anzavo dirag elez Doue ; mes an hini am nac'ho dirag an dud, a vezo nac'het dirag elez Doue.

» Kement hini a gomz a eneb Mab an den a vezo pardonet d'ezhan ; mes an hini a vlasphemo a eneb ar Spered-Santel, *a nac'ho, daoust da vouez he goustians, guirionez ar feiz a zo roet d'ezhan gant ar Spered-Santel,* ne vezo ket pardonet d'ezhan.

» Pa gassint ac'hanoc'h er synagogou, dirag pennou kear ha tud ar c'houarnamant, na vezit ket nec'het penaoz ha petra da respont pe da lavaret ; rag ar Spered-Santel a zesko d'ehoc'h var an heur memez petra rankit da lavaret. »

### 3 — Eneb an avaristed

Unan bennag a douez ar bobl a lavaras d'ezhan : « Mestr, lavarit d'am breur ranna ganen an heritach. » Mes Jesus a respontas : « O den, piou hen deus lakeat ac'hanon da varner pe da ranner etrezhoc'h. »

Hag e lavaras d'an holl : « Taolit evez ha diouallit ouz peb avaristed ; rag buez an den n'eo ket stag ouz niver he zanvez. »

Lavaret a reas d'ezho ar barabolen-man : park eur pinvidik a zougas eost founnus. Hag e sonje hag e lavare outhan he-unan : « Petra 'rin ? Rag n'em eus ket a blas da c'horren va eost. Setu petra 'rin, emezhan : me a freuzo va grignoliou, me a reio re vrassoc'h, hag ennho

me c'horroio holl frouez va douar gant va danvez, hag e lavarin d'am ene : va ene, aze 'peus calz madou evit calz bloaveziou : discuiz, dreb, ev, gra tinel vad. » Mes Doue a lavaras d'ezhan : « Den diskiant ! en nozvezman e vezo goulennet da ene diganez : hag ar madou a peus destumet, da biou e vezint ? » Evelse eman an hini a zestum evithan heunan, ha n'eo ket pinvidig hervez Doue.

### 4 — Eneb soursi traou ar bed

Lavaret a reas adarre d'he ziskiblien : « Setu perag e lavaran d'ehoc'h : na vezit ket nec'het gant ho puez divarbenn ho pevans na gant ho corf divarbenn ho cuiskamant. Sellit ouz ar brini : ne hadont ket ha ne eostont ket, n'ho deus na cao na grignol ; ha Doue a vag anezho. Pegement muioc'h egetho e talit-hu ! Piou ac'hanoc'h, gant he holl spered, a c'hell creski he vent deuz eun ilinad ebken ? Mar d-ema eta an traou disterra dreist ho calloud,perag oc'h-hu nec'het gant ar re all ? Sellit ouz al lili penaoz e creskont : ne labouront ket ha ne nezont ket ; mes me lavar d'ehoc'h : Salomon e creiz he holl sked n'oa ket guisket evel unan anezho. Ma teu eta Doue da viska evelse eur ieoten a zohirio er park hag a vezo varc'hoaz taolet da zêvi, pegement muioc'h ho cuisko, tud a neubeut a feiz ? N'en em lakit ket eta e poan gant ar pez a zrebot pe ar pez a efot ha ne vezit ket nec'het bras. Poblou ar bed a red varlerc'h an holl draou-ze, mes ho Tad a c'hoar ho peus ezom anezho. Claskit eta da genta rouantelez Doue

hag he justis, hag an holl draou-ze a vezo roet d'ehoc'h var ar marc'had.

» N'ho pezet ket aon, bandennadic denved, rag plijet eo gant ho Tad rei d'ehoc'h ar rouantelez. Guerzit ho peadra, *ma fell d'ehoc'h beza parfet*, ha roit aluzen. Grit m'ho pezo ilc'hier ne ziamzeront ket, eun tenzor a jom en envou, el leac'h ne dosta ket al laër ha ne grign ket an tartouz. Rag el leac'h m'ema ho tenzor, eno eman ho calon. »

5 — Divarbenn beza var evez

« Ra vezo gourizou var ho tiou-groazel, *evit ma c'hellot sevel outho ho tillad hir ha bale*, ha goulou var elum en ho taouarn. Bezit evel tud a c'hortoz distro ho mestr euz an eured evit digeri d'ezhan kerkent ha ma teuio ha ma skoio. Eürus ar jervicherien a vezo cavet dihun gant ho mestr, pa zistroio. E guirionez, me a lavar d'ehoç'h, lakaat a rei he c'houriz, ober a rei d'ezho mont ouz taol hag e tremeno dirazho evit ho jervicha. Ha ma teu d'an eil loden deuz an noz, ha ma teu d'an trede loden deuz an noz, hag hen caout anezho dihun, eürus ar jervicherien-ze ! Hogen, gouezit an dra-man : ma c'h-anavezfe an ozac'h pe vare e teuio al laër, e chomfe dihun ha ne lezfe ket toulla he di. Ha c'houi, bezit prest : rag d'an heur ne zonjot ket, Mab an den a deuio. »

Per a lavaras d'ezhan : « Aotrou, d'eomp-ni pe d'an holl ive e lavarit ar barabolen-ze ? » An Aotrou a lavaras : « Piou, a gredes, eo al lodenner leal ha fur a zo lakeat gant ar mestr

da rener var dud he diegez evit rei, d'ar mare, he vuzul guiniz da bep hini ? Eürus ar servicher-ze a vezo cavet gant he vestr, pa zistroio, var dro al labour-ze. E guirionez, me a lavar d'eoc'h, lakeat e vezo ganthan e penn kement tra hen deus. Mes ma lavar ar servicher-ze en he galon : « Va mestr a zale da zont », ha ma c'h-en em laka da skei gant ar mevelien hag ar vitizien, da zrebi, da efa, da en em vesvi, mestr ar servicher-ze a deuio d'an deiz n'her gortoz ket, d'an heur ne c'hoar ket, hag e tispenno anezhan gant an taoliou, hag e stlapo anezhan etouez an dud disleal. Ar servicher hen deus anavezet ioul he vestr ha n'hen deus dalc'het netra prest, na great netra hervez he volontez, han dezo cals taoliou. An hini n'hen deus ket anavezet bolontez he vestr hag hen deus great oberou da veza castizet (1), han dezo neubeut a daoliou. Rag calz a vezo goulennet digant an hini hen deus bet calz, ha seulvui ma vezo bet fiziet en unan bennag, seulvrassoc'h count hen dezo da rei. »

## 6 — Divarbenn ar persecutionou

« Me a zo deut da daoler an tan var an douar, ha petra fell d'in nemet e crogfe ? Badezet e tlean beza gant eur vadiziant, *hini va goad*, ha pegement oun goasket gant ar vall d'he c'haout ! Sonjal a rit martreze ez oun deut da zigass ar peoc'h var an douar ? Nann,

---

(1) Ma n'hen deus ket anavezet bolontez he vestr, eo goulzgoude dre he faot. Theophylact, ap. Fillion, in Luc. XII, 48.

mes an droulans. Rag hiviziken, en eun ti a bemp den, tri a en em zisunano a eneb daou, ha daou a eneb tri ; disunanet e vezo an tad a eneb ar mab hag ar mab a eneb an tad, ar vamm a eneb ar verc'h hag ar verc'h a eneb ar vamm ; ar vamm-gaër a eneb ar verc'h-caër hag ar verc'h-caër a eneb ar vamm-gaër. »

## 7 — Divarbenn sinou an amzer

Lavaret a rea ive d'ar foul : « Pa velit eur goumoulen o sevel er c'huz-heol, e lavarit dioc'htu : « Erru ar glao », hag ec'h erru. Pa glevit an avel o c'houeza euz ar c'hreiz-deiz, e lavarit : « Tomm e vezo », hag e vez. Hypocrited, gouzout a rit dioc'h doare an env hag an douar : penaoz ta ne anavezit ket an amzer-vreman, *ne zonjit ket, pa velit va burzudou, ez eo deut ar Messias ?*

» Ha perag n'ho peus ket ar skiant da varn hoc'h-unan ar pez a zo just ? *Perag e silaouit ho mistri, ar Pharisianed hag an doctored, ha ne rit ket ar peoc'h ganen keit ha ma choman ganehoc'h er bed ?* Pa 'z ees gant da enebour da gaout penn kear, laka da boan, epad an hent, da en em ziluia diouthan *oc'h en em gleret ganthan*, gant aon ne gassfe ac'hanot dirag ar barner, hag ar barner n'as lakafe etre daouarn ar bourreo, hag ar bourreo n'as taolfe er prison. Me a lavar d'id : ne d-i ket ac'hano beteg m'as pezo roet an diveza liard. »

## 8 — Divarbenn ar binijen

D'ar mare-ze ez oa tud eno hag a roe kelou da Jesus divarbenn ar Galileaned a ioa bet mesket ho goad, dre urz Pilat, gant goad ho zacrifissou. Respont a reas d'ezho : « Credi a rit-hu ez oa ar Galileaned-se brassoc'h pec'herien eged ar Galileaned all, abalamour m'ho deus bet da c'houzanv evelse ? Nann, a lavaran d'ehoc'h ; mes, ma ne rit ket pinijen, e varvot holl en hevelep doare. Er memez tra, an trivac'h-se, a gouezas varnho tour Siloe, hag a oue lazet, credi a rit-hu ez oa brassoc'h ho dle eged hini an holl dud all a jom e Jerusalem ?. Nann, a lavaran d'ehoc'h ; mes, ma ne rit ket pinijen e varvot holl en hevelep doare, *pa vezo dismantret ho pro.* (1)

Hag e lavare ar barabolen-man : « Eun den hen doa eur vezen fiez plantet en he viniec, hag e teuas da glask frouez ennhi, ha ne gavas ket. Lavaret a reas da labourer ar viniec : « Setu tri bloaz ma teuan da glask frouez er vezen fiez-man, ha ne gavan ket. Troc'h eta anezhi : evit petra coll douar ganthi ? »

Mes hen a respontas d'ezhan : « Lezit anezhi er bla-man c'hoaz, hag ac'han di me a gleuzo tro var dro d'ezhi hag a lakeio teil. Martreze e tougo frouez : ma ne ra ket, e troc'hot anezhi. » *Ar vezen fiez-se eo pobl Israel. Abaoue pell amzer Doue a c'hortoz anezhan da zougen frouez a zilvidigez. Ma ne zistro ket divar he vuez didalvez, e vezo discaret.*

---

(1) Fillion, in Luc XIII, 3.

## EIZVET PENNAD

Jesus a bare eur vaouez daou-bleget. An or stris. Dismantr Jerusalem (*S. Lucas, XIII, 10-17 ; ibid., 22-35*).

---

Hogen, Jesus a gelenne en ho zynagog da zeiziou ar Sabbat. Eur vaouez a en em gave eno hag he devoa eur spered a zempladurez abaoue trivac'h vloaz : pleget holl oa ha ne c'helle tamm ebed sellet en neac'h. Pa velas anezhi, Jesus he galvas d'he gaout hag a lavaras d'ezhi : « Maouez, dilivret out euz da zempladurez. » Hag e lakeas he zaouarn varnhi, ha dioc'htu he c'hein a eünas, hag e veule Doue.

Penn ar Synagog, droug ennhan abalamour Jesus hen doa roet ar pare d'ar Sabbat, a lavare d'ar bobl : « C'huec'h devez a zo e pere e ranker labourat ; deuit eta en deveziou-ze evit beza pareet, ha n'e ket da zeiz ar Sabbat. »

Evit respont da hennez an Aotrou a lavaras : « Hypocrited, daoust ha peb hini ac'hanoc'h ne denn ket euz ar c'hraou he ejen pe he azen da zeiz ar Sabbat evit he gass d'an dour ? Ha merc'h-man Abraham, a ioa staget gant Satan abaoue trivac'h vloaz, daoust ha n'oa ket red he zenna deuz al liamm-ze, memez da zeiz Sabbat ? »

Epad ma comze evelse, he enebourien a ruzie, mes ar bobl holl a gemere laouenedigez var an holl draou glorius a veze great ganthan.

Mont a reas en eur gelen dre ar c'heariou hag ar c'heriadennou etrezeg Jerusalem. Unan bennag a lavaras d'ezhan : « Aotrou, ha neubeut int ar re a zo salvet ? » Hen a lavaras d'ezho : « Lakit ho poan da vont dre an or stris, rag me a lavar d'ehoc'h, calz a glasko mont *er baradoz* ha ne c'hellint ket. Pa vezo eat ebarz an tad a famill ha p'han dezo clozet an or, c'houi a en em lakeio, deuz an dianveaz el leac'h ma viot, da skei var an or en eur lavaret : « Aotrou, digorit d'eomp. » Hag e responto d'ehoc'h : « N'ouzon ket euz a beleac'h oc'h-c'houi. » Neuze ec'h en em lakeot da lavaret : « Drebet hag evet hon deus dirazhoc'h, ha c'houi ho peus kelennet var hor plassennou. » Hag e lavaro d'ehoc'h : « N'ouzon ket euz a beleac'h oc'h-c'houi ; kerzit diouzin, c'houi holl, artizaned fallagriez. » Eno ' vezo lenv ha scrign dent, pa velot Abraham, Isaac, Jacob hag an holl bropheted e rouantelez Doue, ha c'houi taolet er meaz. Dont a rei euz ar zao-heol hag euz ar c'huz-heol, euz an anternoz hag euz ar c'hreiz-deiz, hag ho dezo plas er banked e rouantelez Doue, ha setu ar re ziveza, *ar baïaned*, a vezo da genta, hag ar re genta, *an Israelited*, a vezo da ziveza. »

Er memez devez Pharisianed a dosteas hag a lavaras : « It kuit, kerzit ac'han, rag Herodes a fell d'ezhan ho laza. » (1) Hag e lavaras d'ezho : « It ha lavarit d'al louarn-ze : setu e cassan

(1) Herodes a ioa carget a droidellou fallagr. En em glevet oa gant ar Pharisianed evit ober aon da Jesus ha pellaat anezhan dioc'h he zouarou.

kuit an diaoulou hag e ran pareou hirio ha varc'hoaz, ha d'an trede deiz ec'h echuan va buez. Goulzgoude, red eo d'in bale hirio, varc'hoaz hag en deiz varlerc'h, rag n'eo ket deread e varfe eur prophet er meaz euz Jerusalem.

» Jerusalem, Jerusalem, te a laz ar bropheted hag a labez ar re a zo casset davedot, ped guech em eus c'hoanteat destum da vugale, evel al labous a zestum he dorrad dindan he ziouaskel, ha n'eo ket falvezet ganez ! Setu ho ti, *ho templ,* a jomo goullou. Me a lavar d'ehoc'h, n'am guelot mui beteg ar mare ma lavarot : benniget ra vezo an hini a deu en hano an Aotrou ! »



## NAVET PENNAD

Ar pez a reas hag a lavaras Hor Zalver e ti eur Pharisian *(S. Lucas, XIV, 1-24)*

---

### 1 — Pareans eun den clanv gant ar c'hoenv

Eun deiz Sabbat, Jesus a ieas e ti unan deuz pennou bras ar Pharisianed evit kemeret he bred, hag e spiet anezhan. Ha setu eun den clanv gant ar c'hoenv a en em gave dirazhan. Jesus a lavaras da zoctored al lezen ha d'ar Pharisianed : « Hag urz a zo da barea d'ar Sabbat ? » Mes hi a jomas sioul. Ha Jesus, o veza croget en den-ze, he bareas hag he gassas kuit. Goudeze e lavaras d'ezho : « Piou ac'hanoc'h, ma couez he ejen pe he azen en eur puns, ne denno ket anezhan er meaz, memez da zeiz Sabbat ? » Ne gavent respont ebed d'ezhan var an dra-ze.

### 2 — Ar c'henta hag an diveza plas

O veza evesseat penaoz an dud a ioa pedet a gemere ar plassou kenta, e lavaras d'ezho eur barabolen. Setu ama he gomzou : « Pa vezi pedet da eun eured, na gemer ket ar plas kenta, gant aon ne ve, etouez ar re a zo pedet, eun den da veza enoret muioc'h egedot, ha ne deufe an hini hen deus ho pedet an eil hag egile da lavaret d'id : « Ro da blas da heman. » Neuze e ranki ruzia ha mont er plas diveza. Mes pa vezi pedet, kea da en em lakaat

er plas diveza, evit ma lavaro d'id, pa deuio, an hini hen deus pedet ac'hanot : « Mignon, sao hueloc'h. » Neuze e pezo enor dirag an dud a zreb ganez. Rag an neb a en em huela a vezo izeleet, hag an neb a en em izelaa a vezo hueleet. »

### 3 — Ar garantez evit an nessa

Lavaret a rea ive d'an hini hen doa pedet anezhan : « Pa res eul lein pe eur goan, na bed na da vignoned, na da vreudeur, na da gerent, na da amezeien pinvidig, gant aon n'as pedfent d'ho zro, hag es pefe da zigoll. Mes pa res eur pred, galv an dud paour, clanvidig, camm ha dall, hag e vezi eürus abalamour n'ho deus netra da rei d'id : rag paet e vezi da resurrection ar re just. » (1)

### 4. — Parabolen an dud pedet da eur goan vras

Unan deuz an dud a ioa ouz taol, o veza clevet ar c'homzou-ze, a lavaras d'ezhan : « Eürus an hini hen dezo perz er banked e rouantelez Doue ! » Mes Jesus a lavaras d'ezhan : « Eun den bennag a reas eur goan vras hag a bedas calz tud. Da heur ar pred, e cassas he jervicher da lavaret d'an dud a ioa pedet dont, abalamour peb tra a ioa prest. Mes an holl a en em lakeas a-unan da zigarezi. Ar c'henta a lavaras dezhan : « Eun tiegez am eus prenet ; red eo d'in mont d'he velet : me da bed, digemer va diga-

---

(1) Ar gristenien, pa reont eur banked, a ro he lod d'ar paour evit senti ouz an ali-ze.

rez. » Eun a all a lavaras : « Pemp coublad ejenned am eus prenet, hag ez an d'ho essaat : me da bed, digemer va digarez. » Eun all a lavaras : « Eur vaouez am eus kemeret, ha setu perag ne c'hellan ket mont. »

Ar servicher a zistroas hag a gemennas an traou-ze d'he vestr. Neuze an ozac'h, droug ennhan, a lavaras d'ar servicher : « Kea buhan var blassennou ha ruiou kear ha digass aman an dud paour, clanvidig, dall ha camm. » Hag ar servicher a lavaras : « Aotrou, great eo evel m'ho peus gourc'hemennet, ha plas a jom c'hoaz. » Hag an Aotrou a lavaras d'ar servicher : « Kea var an henchou hag hed ar girzier ha gra d'ezho antreal evit ma vezo carget va zi. Mes, me 'lavar d'ehoc'h, nicun deuz ar re a zo pedet ne danvo va banked. » *An doctored hag ar Pharisianed, tud eürus an douar, n'eo ket falvezet gantho mont en Iliz. Neuze Mab Doue a gass an ebestel varzu an dud dister hag ar baianed a zo pell diouthan var henchou ar bed, hag an ebestel, gant he c'hras, a ra d'ezho mont en Iliz.* (1)

(1) Fillion, in Luc. XIV, 21-23.

## DEGVET PENNAD

Penaoz e tle beza diskiblien Jesus *(S. Lucas, XIV, 25-35)*

---

*Varlerc'h ar banked-ze Jesus a ieas en hent.* Hogen, eun niver bras a dud a valee ganthan. O veza en em zistroet e lavaras d'ezho : « Ma teu unan bennag davedon ha ne gassaa ket, *da lavaret eo, hervez iez ar Scritur, ne gar ket neubeutoc'h egedon* he dad, he vamm, he vaouez, he vugale, he vreudeur, he c'hoarezed, hag ouspen, memez he vuez, ne c'hell ket beza va diskibl. An hini ne zoug ket he groaz ha ne deu ket var va lerc'h ne c'hell ket beza va diskibl.

» Piou ac'hanoc'h, c'hoant d'ezhan da zevel eun tour, ne azez ket da genta evit counta petra zo red da zispign ha guelet hag hen deus peadra da gass al labour da benn ? Arabat eo, goude m'han dije taolet an diazez eb gellout echui, ec'h en em lakafe kement hini a vel an dra-ze da c'hoarzin d'ezhan en eur lavaret : « An den-ze a zo en em lakeat da zevel ha n'hen deus ket gellet cass da benn. » Pe c'hoaz, piou eo ar roue, hag a dle mont da ober brezel da eur roue all, ne azez ket da genta evit guelet hag hen a c'hell, gant deg mil den, bale var an hini a deu d'ezhan gant ugent mil den ? Anez, epad m'ema pell egile, e cass cannaded evit goulen ar peoc'h.

» Evelse, an hini ac'hanoc'h ne dro ket kein

da gement hen deus ne c'hell ket beza va diskibl. (1)

» An holen a zo mad, mes, ma 'z eo deut da veza goular, gant petra e vezo blazet ? N'eo mui mad nag evit an douar, nag evit an teil, mes taolet e vezo er meaz. *An den a lez gras Doue da vont da goll n'eo mui mad da netra.* Ra glevo an hini hen deus diouscouarn da glevet ! »



(1) Red eo sevel eun tour a gass d'an env hag ober brezel d'an droug, da lavaret eo, digemeret al lezen gristen. Mes red eo ive sonjal mad e deveriou ar vuez christen. Ma troomp kein da Jesus-Christ, e vezimp goapeet gant he enebourien hag e lakeimp hor zilvidigez e brassoc'h riscl eged na edo araog m'hon doa digemeret ar feiz. Setu perag e tleomp beza distag a galon dioc'h peb tra, evit kerzet varlerc'h Jesus.

## UNNEGVET PENNAD

### Teir barabolen divarbenn trugarez Doue e kenver ar bec'herien *(S. Lucas, XV, 1-32.)*

---

#### 1 — Parabolen an danvad dianket

Hogen, publicaned ha pec'herien a dostea outhan evit he zilaou. Ar Pharisianed hag an doctored a c'hrosmole en eur lavaret : « Hennez a zigemer ar bec'herien hag a zreb gantho. »

Neuze e lavaras d'ezho ar barabolen-man : « Piou ac'hanoc'h, cant danvad d'ezhan, ma coll unan anezho, ne zilez ket an naonteg ha pevar ugent all en dezert evit mont varzu an hini a zo collet, beteg ma cavo anezhan ? Ha p'han deus he gavet, e lak' anezhan var he ziouscoaz gant laouenedigez, ha distro d'ar gear, e c'halv he vignoned hag he amezeien, hag e lavar d'ezho : « Bezit laouen ganen, rag cavet em eus va danvad a ioa dianket. »

» Evelse, me a lavar d'ehoc'h, e vezo muioc'h a laouenedigez en env var eur pec'her a ra pinijen eged var naonteg ha pevar ugent den just n'ho deus ket ezom a binijen. »

#### 2 — Parabolen an dragm collet

« Pe c'hoaz, piou eo ar vaouez, deg dragm d'ezhi, *var dro deg lur*, ma coll unan anezho, na elum ket ar goulou, na scub ket an ti ha ne glask ket gant evez beteg ma cavo ? Ha p'he deus cavet, e c'halv he mignonezed hag he ame-

zegezed en eur lavaret : « Bezit laouen ganen, rag cavet em eus an dragm am oa collet. »

» Evelse, me lavar d'ehoc'h, e vezo laouenedigez etouez elez Doue var eur pec'her ebken a ra pinijen. »

### 3 — Parabolen ar mab prodig

Jesus a lavaras c'hoaz : « Eun den hen doa daou vab. Ar yaouanka a lavaras d'he dad : « Tad, roit d'in al loden danvez a zigouez ganen. » Hag an tad a rannas he zanvez etrezho. Neubeut deveziou goude, ar mab yaouanka, destumet ganthan he oll vadou, a ieas pell a zianveaz bro, hag eno e tispignas he zanvez o ren eur vuez direol. Ha p'han doa foranet he oll vadou, e c'hoarvezas er vro-ze eun naonnegez vras, hag e teuas varnhan dienez. Mont a reas da en em lakaat e servich unan deuz tud ar vro-ze. Heman her c'hassas d'he diegez evit diouall ar perc'hel. C'hoantaat a rea carga he gof gant ar c'hossennou a zrebe ar perc'hel, ha den ne roe d'ezhan.

Neuze e tistroas ennhan he-unan hag e lavaras : « Nag a vevelien e ti va zad hag ho deus bara eleiz, ha me a varv ama gant an naon ! Sevel a rin, mont a rin da gaout va zad ha lavaret a rin d'ezhan : « Tad, pec'het em eus a eneb an env hag en hoc'h eneb ; n'oun ket mui din da veza galvet ho mab : grit ac'hanon evel unan deuz ho mevelien. »

Neuze e savas hag e teuas da gaout he dad. Hogen, pa edo c'hoaz pell, he dad a velas anezhan, ha truezet holl, e tiredas, ec'h en em

daolas var he c'houzoug hag e pokas d'ezhan. He vab a lavaras d'ezhan : « Tad, pec'het em eus a eneb an env hag en hoc'h eneb : n'oun ket mui din da veza galvet ho mab. » Mes an tad a lavaras d'he jervicherien : « Buan, digassit eur zae deuz ar re genta ha gũiskit anezhan ; lakit eur voalen var he zorn ha boutou dindan he dreid. Digassit ive eul leue lard ha lazit anezhan ; drebomp ha greomp fest ; rag va mab a zo ama a ioa maro, ha setu hen beo adarre ; collet oa, ha setu hen cavet. Hag ec'h en em lakejont da ober fest.

Hogen, he vab cossa a ioa er park. Pa deue d'ar gear ha pa dostea, e clevas ar zon hag ar c'horoll. Gervel a reas unan deuz ar jervicherien hag e c'houlennas outhan petra ioa. Hag heman a lavaras d'ezhan : « Ho preur a zo deut, hag ho tad hen deus lazet eul leue lard, abalamour ma 'z eo deut d'ezhan yac'h ha salo. » Ar mab cossa a ieas droug ennhan ha ne felle ket d'ezhan mont en ti. He dad a deuas er meaz hag a en em lakeas d'he bedi. Mes hen a respontas d'he dad : « Kement all a vloaveziou 'zo e servichan ac'hanoc'h, eb terri morse ho courc'hemennou, ha biscoaz n'ho peus roet d'in eur c'havric evit ober fest gant va mignoned ! Mes, pa 'z eo deut ho mab a zo aze, goude beza drebet he zanvez gant ar merc'hed fall, ho peus lazet evithan eul leue lard ! » An tad a lavaras d'ezhan : « Va mab, te a zo bepred ganen, ha kement a zo d'in a zo d'id. Mes red oa ober fest hag en em rei d'al laouenedigez, rag da vreur a zo aze a ioa maro, ha setu hen beo adarre ; collet oa, ha setu hen cavet. »

*Ar mab cossa a verk ar Pharisianed. An dud-se a ziscleric ne dorrent morse gourc'hemennou Doue, hag a vele gant displijadur an digemer a rea Jesus d'ar bec'herien. Ar barabolen ne lavar ket hag ar mab cossa a ieas en ti var beden he dad. Ma ne daolont ket evez, ar Pharisianed a jomo er meaz euz rouantelez Doue.* (1)



(1) Fillion, in Luc. XV. 32.

## DAOUZEGVET PENNAD

Diou barabolen all divarbenn implij an danvez
(*S. Lucas, XVI, 1-31*).

---

### 1 — Parabolen ar merer disleal

Jesus a lavare c'hoaz d'he ziskiblien : « Eun den pinvidic hen doa eur merer hag a ioa bet tamallet dirazhan da veza foranet d'ezhan he vadou. He c'hervel a reas eta hag e lavaras d'ezhan : « Petra ' glevan divar da benn ? Ro count deuz da vererez, rag hiviziken ne c'helli ket beza va merer. »

» Ar merer a lavaras ennhan he-unan : « Petra ' rin, p'e guir ar mestr a denn diganen ar vererez ? N'oun ket goest da labourat douar, ha mez am eus o vont da glask. Me c'hoar petra ' rin evit beza digemeret gant an dud en ho ziez, pa vezin taolet euz va mererez. »

» O veza eta galvet holl dleourien he vestr an eil goude egile, e lavaras d'ar c'henta : « Pegement a dlees d'am mestr ? » Heman ' lavaras : « Cant barillad eol. » Ar merer a lavaras d'ezhan : « Kemer da villed, azez buhan ha scriv anter-cant. » Goudeze e lavaras da eun all : « Ha te, pegement a dlees ? » Heman ' respontas : « Cant boezellad guiniz. » Ar merer a lavaras d'ezhan : « Kemer da lizer ha scriv pevar ugent. »

» Hag ar mestr a veulas ar merer disleal, *n'e ket da veza bet disleal*, *mes* da veza bet avizet-mad, rag bugale ar bed ho deus, en

traou a zell outho, muioc'h a furnez eged bugale ar sclerijen.

» Ha me a lavar d'ehoc'h, gant an arc'hant fallagr, *hanvet evelse abalamour ma toug d'ar fallagriez* (1), grit m'ho pezo mignoned, evit ma tigemerint ac'hanoc'h en tabernaclou peurbadus, pa deuot da vankout. *Roit d'ar paour eul loden deuz an danvez a zo fiziet ennhoc'h gant Doue, ha peden ar paour a zigoro d'ehoc'h an env.*

» An hini a zo feal en traou dister a zo feal en traou brassoc'h, hag an hini a zo disleal en traou dister a zo disleal en traou brassoc'h, *e giz ma c'hoarvez peurliessa.* Neuze ta, ma n'oc'h ket feal en arc'hant fallagr *a zo eun dra zister e kenver madou an env,* piou a fizio ennhoc'h ar guir binvidigez ? Ha ma n'oc'h ket feal er madou n'int ket d'ehoc'h, *a zo roet ebken d'ehoc'h da c'houarn er bed-man,* piou a roio d'ehoc'h ar pez a zo ho tra, *madou ar bed all ?*

» Servicher ebed ne c'hell servicha daou vestr : pe e cassaio unan hag e caro egile, pe ec'h en em stago ouz unan hag e tisprijo egile. Ne c'hellit ket servicha Doue hag an arc'hant. »

Ar Pharisianed, tud avarisius, a gleve an holl draou-ze hag a rea goap anezhan. Jesus a lavaras d'ezho : « C'houi a en em c'hra santel dirag an dud ; mes Doue a anavez ho calon : ar pez a zo bras evit an dud a zo eun dra euzus evit Doue.

» *C'houi a gred e viot salvet oc'h heul lezen*

---

(1) Cajetan, ap. Fillion, in Luc. XVI, 9.

*Moyses a zo dibarfet.* Al lezen hag ar bropheted a zo padet beteg Iann Vadezour; a c'houdevez, *lezen barfet an Aviel,* rouantelez Doue a zo embannet evel eur c'helou mad, hag evit mont ebarz, an holl a gemer poan. Hogen, essoc'h eo d'an env ha d'an douar tremen eged d'an disterra lizeren deuz al lezen coueza. *Va c'helennadurez divarbenn ar vriedelez ne blij ket d'ehoc'h muioc'h eged va c'helennadurez divar benn an danvez. Me a lavar adarre* : an neb a zilez he bried hag a gemer eun all, a zo eun avoultrer, hag an neb a gemer ar vaouez a zo bet dilezet gant he goaz a zo ive eun avoultrer. »

## 2 — PARABOLEN AR PINVIDIG FALL HAG AR PAOUR-KEAZ LAZAR

« Bez' ez oa eun den pinvidig a veze guisket gant mezer moug ha gant lien.flour hag a rea bemdez leinou caër meurbed. Bez' ez oa ive eur paour-keaz, hanvet Lazar, a veze astennet dirag dor ar pinvidig, goloet a c'houliou, hag a c'hoantea terri he naon gant ar bruzun a goueze deuz he daol, ha nicun ne roe d'ezhan; mes ar chas a deue hag a lipe he c'houliou.

» Hogen, c'hoarvezout a reas ma varvas ar paour-ze, hag e oue douget gant an elez e kerc'hen Abraham. Ar pinvidig a varvas ive hag a oue sebeliet en ifern, *abalamour d'an implij fall hen doa great deuz he zanvez.*

» Epad m'edo er poaniou, o veza savet he zaoulagad, e velas Abraham a ziabell ha Lazar en he gerc'hen, hag e levaras en eur

grial : « Tad Abraham, bezit truez ouzin ha digassit Lazar da zouba penn he viz en dour evit distana va zeod, rag bourrevet oun er flamm-ma. » Hag Abraham a lavaras d'ezhan : « Va mab, bez sonj oa mad da zoare epad da vuez, evel Lazar a ioa fall he



hini ; mes breman ez eo frealzet ha te a zo poaniet. Mes dreist-holl, etre c'hui ha ni eun islounk bras a zo lakeat, en hevelep doare ma ne c'heller ket, ha pa ve c'hoant, tremen ac'han d'ho caout, na treuzi ac'hales-se du-man. »

Ar pinvidig a lavaras : « Me ho ped, tad, cassit anezhan e ti va zad. Pemp breur am eus ; ra vezo eun test evitho, evit ne deuint ket ho-unan el leac'h-man a boaniou. » Mes Abraham a lavaras d'ezhan : « Bez' ho deus

Moyses hag ar Bropheted ; ra zilaouint anezho. » Ar pinvidig a respontas : « Nann, tad Abraham ; mes ma 'z a unan bennag deuz ar re varo d'ho c'haout, e reint pinijen. » Abraham a lavaras neuze : « Ma ne zilaouont ket Moyses hag ar Bropheted, ha pa zavfe unan bennag a douez ar re varo, ne gredfent ket. »

## TRIZEGVET PENNAD

Kentelliou d'an diskiblien. Pare deg den lor. Divarbenn donedigez rouantelez Doue *(S. Lucas, XVII, 1-37.)*

---

### 1 — Divarbenn ar goall-scuer

Jesus a lavaras d'he ziskiblien : « Ne c'hell ket beza ne deufe ket a voall-scueriou ; mes maleur d'an hini ma teuont dreïzhan ! Guelloc'h d'ezhan e ve lakeat eur mean milin ouz he c'houzoug hag e ve taolet er mor eged na rofe goall-scuer da unan deuz ar re vihan-ze. »

### 2 — Divarbenn pardon an offansou

« Taolit evez varnhoc'h. M'han deus da vreur pec'het en da eneb, difazi anezhan, ha ma ra pinijen, pardon d'ezhan. M'han deus pec'het seiz guech bemdez en da eneb ha ma c'h-en em dro ouzid seiz guech bemdez en eur lavaret : « Keuz am eus, » pardon d'ezhan. »

### 3 — Divarbenn galloud ar feiz

An ebestel a lavaras d'an Aotrou : « Creskit ennomp ar feiz. » An Aotrou a lavaras : « M'ho pije feiz evel eur c'hreunen zezo, e lavarfec'h d'ar vezen vouar-man : « En em zic'hrisien hag en em dreuzplant er mor, » hag e sentfe ouzhoc'h. »

### 4 — Divarbenn an humilite

« Piou ac'hanoc'h, m'han deus eur servicher oc'h arat pe o tiouall al loened, a lavaro d'ezhan, pa zistroio euz ar park : « Kea dioc'htu hag en em laka ouz taol ? » Ha ne lavaro ket dezhan : « Pourchass d'in va c'hoan ; laka da c'houriz ha servich ac'hanon beteg m'am bezo drebet hag efet, ha goudeze e trebi hag ec'h efi ? » Daoust hag ez eo anaoudeg d'he jervicher, abalamour m'han deus great ar pez a ioa gourc'hemennet d'ezhan ? Ne gredan ket. En hevelep doare, pa ho pezo great kement hag a zo gourc'hemennet d'ehoc'h, lavarit : « Ni a zo servicherien didalvez : n'hon deus greet nemet ar pez a dliemp ober. »

### 5 — Pare deg den lor

En eur vont da Jerusalem, Jesus a dremene etre ar Samarii hag ar Galilee. E giz ma 'z ea en eur geriaden, deg den lor a deuas dirazhan, hag oc'h en em zelc'her a ziabell, e savjont ho mouez da lavaret : « Jesus, o mestr, bezit truez ouzomp. » Kerkent m'ho guelas, e lavaras : « It, en em ziscuezit d'ar veleien, *evit beza discleriet pur gantho hervez lezen Moyses.* » Epad ma 'z eant, e ouent puret. Unan anezho, pa velas oa puret, a zistroas dioc'htu en eur veuli Doue a vouez huel hag e couezas var he fas dirag he dreid en eur drugarekaat. Eur Samaritan oa. Jesus a zavas he vouez hag a lavaras : « Ha n'int ket deg, ar re a zo puret ? Hag an nao all, e peleac'h emaint ? N'eus en em gavet

nemet an divroad-man a vije distroet hag hen dije roet gloar da Zoue ! » Hag 'e lavaras d'ezhan : « Sao, kerz, da feiz hen deus saveteet ac'hanot. »

6 — Divarbenn donedigez rouantelez Doue

Ar Pharisianed a c'houlennas diganthan : « Peur e tle dont rouantelez Doue ? » *Dre rouantelez Doue e clevent eur rouantelez Juseo savet er bed-man gant ar C'hrist var enebourien ar vro.* Jesus a zavas he vouez da lavaret d'ezho : « Rouantelez Doue ne deu ket en eun doare hag a c'heller da velet. Ne vezo ket lavaret : ema aman, ema a-hont. Rag setu ema rouantelez Doue en ho creiz, *e kement leac'h ma 'z eus eun ene hag a gred ennon.* » (1)

Ha Jesus a lavaras d'he ziskiblien : « Dont a rei eun amzer, *kement e viot poaniet er bed,* ma c'hoanteot guelet unan deuz deveziou Mab an den, ha ne velot ket. Lavaret e vezo d'ehoc'h, *rag fals christou a deuio* : ema aman, ema a-hont. Ne d-it ket, ne heuillit den. Rag evel eul luc'heden, pa lintr a zindan an env, a lugern var gement a zo dindan an env, evelse e vezo Mab an den d'he zeiz, *pa deuio da varn ar bed.* Mes da genta e tle gouzanv calz ha beza distaolet gant ar ouenn-man.

» Evel ma tigouezas e deveziou Noe, evelse e tigouezo e deveziou Mab an den. Dribi hag eva a reat, ar goazed a gemere merc'hed hag ar merc'hed a veze roet e priedelez, beteg an deiz

(1) Farrar, ap. Fillion, in Luc. XVII, 21.

ma 'z eas Noe en arc'h : an dour-beuz a deuas hag a zistrujas an holl.

» Evel ma c'hoarvezas e deveziou Loth : dribi ag eva a reat, prena ha guerza, planta ha sevel tiez ; mes d'an deis ma 'z eas Loth euz Sodom e couezas glao tan ha soufr euz an env, hag e tistrujas an holl. Evelse e vezo en deiz ma c'h-en em ziscuezo Mab an den *en he c'hloar.*

» D'an heur-ze, an hini a vezo var al leur-zoen, hag he arrebeuri en ti, arabat d'ezhan disken evit kerc'hat anezho ; hag an hini a vezo er park, arabat d'ezhan dont var he giz. Bezit sonj deuz maouez Loth. *Ne zellit ket var ho lerc'h eveldhi gant keuz da vadou ar bed : mes en em zistagit dioc'h peb tra ha dioc'h ho puez memez evit dont ganen.* An neb a glasko savetei he vuez a gollo anezhi ; hag an neb a gollo anezhi he zaveteio. Me a lavar d'ehoc'h, *neuze e vezo great an disparti bras etre an dud ;* en nozvez-se e vezo daou er memez guele : unan a vezo kemeret hag eun all lezet ; diou vaouez a valo assamblez : unan a vezo kemeret hag eun all lezet ; daou a vezo er park : unan a vezo kemeret hag eun all lezet. »

An diskiblien a zavas ho mouez da lavaret d'ezhan : « E peleac'h, Aotrou, *e vezint kemeret ?* » Jesus a lavaras d'ezho : « El leac'h ma vezo ar c'horf maro, *e giz m'oar boazet da lavaret,* eno ec'h en em zestumo an ered *hag al laboussed all a breiz, evit caout ho magadurez. El leac'h ma vezo Mab an den, eno ec'h en em zestumo va jervicherien evit caout an eürusted.* » (1)

(1) F. Luc, in Luc. XVII. 37.

## PEVARZEGVET PENNAD

Divarbenn liamm ar vriedelez hag ar guerc'hded. Ar barner fall. Ar Pharisian hag ar Publikan. Ar vugale vihan *(S. Vaze, XIX, 1-15 ; S. Marc, X, 1-16 ; S. Lucas, XVIII, 1-17.)*

---

P'han doa echuet ar prezegennou-ze, ez eas kuit eur ar Galilee hag e teuas var harzou ar Judee, en tu all d'ar Jourden, *dre ar Peree*. Eur foul vras a en em zestumas adarre en dro dezhan hag a heulias anezhan. Hervez m'oa boazet, Jesus a en em lakeas eno da gelen ha da barea anezho.

Pharisianed a dosteas outhan, evit he denti, hag a lavaras d'ezhan : « Hag urz hen deus eur goaz da gass kuit he vaouez, evit peb abeg ? » Jesus a respontas d'ezho : « N'ho peus ket lennet penaoz an hini a reas an den er penn-kenta her greas goaz ha maouez hag a lavaras : « Abalamour da ze, ar goaz a ielo dioc'h he dad hag he vamm hag en em stago ouz he bried, hag e vezint daou en eur c'horf ebken. » Evelse ne vezint ket mui daou, mes eur c'horf ebken. Arabat eta d'an den dispartia ar pez a zo bet unanet gant Doue. »

Lavaret a rejont d'ezhan : « Perag ta Moyses hen deus roet urz da rei eur scrid a zilez ha da gass kuit ar vaouez ? » Lavaret a reas d'ezho : « Abalamour da rustoni ho calon hen deus Moyses roet counje d'ehoc'h da gass kuit ho priejou. Mes er penn-kenta n'edo ket evelse.

Me a lavar d'ehoc'h, an neb a gass kuit he bried, nemet p'he deus great avoultriach, hag a gemer eun all a zo eun avoultrer, hag an hini a zimez d'ar vaouez a zo casset kuit a zo ive eun avoultrer. » *An hini a gass kuit he bried avoultrerez, gant aotre an Iliz, ne bec'h ket, ma chom dizemez.*

En ti, an diskiblien a reas adarre goulennou outhan divarbenn an dra-ze. Hag e lavaras d'ezho : « An neb a gass kuit he bried hag a gemer eun all a ra eun avoultriach ganthi ; hag ar vaouez a gass kuit he goaz hag a zimez da eun all a ra eun avoultriach. »

An diskiblien a lavaras d'ezhan : « Mar d-ema evelse stad ar goaz gant he vaouez, eo guelloc'h chom dizemez. » Lavaret a reas d'ezho : « An holl ne gomprenont ket ar gomz-se : *eo guelloc'h chom dizemez* ; mes ebken ar re ho deus bet ar c'hras. Beza 'zo tud hag a zo ganet deuz corf ho mamm dic'halloud e kenver ar vriedelez ; lod all, hag a zo lakeat evelse gant an dud ; lod all erfin hag a zo en em lakeat ho-unan dic'halloud e kenver ar vriedelez, *ar re a fell d'ezho chom guerc'h*, abalamour da rouantelez Doue. Ra gompreno *ha ra vevo er guerc'hded* an hini a c'hello compren *gant sicour gras Doue.* »

*Gras Doue a deu dre ar beden.* Jesus a lavare d'ezho eur barabolen divarbenn ma ranker ato pedi eb scuiza morse. « En eur gear, emezhan, ez oa eur barner ne zouje ket Doue ha n'hen doa aon rag den. Er gear-ze ez oa ive eun intanvez a deue d'he gaout en eur lavaret : « Grit d'in justis eneb va

enebour. » Epad pell amzer ne felle ket d'ezhan. Mes d'ar fin e lavaras ennhan he-unan : « Beza ne zoujan ket Doue ha n'em eus aon rag den, evelato, abalamour m'oun tregasset gant an intanvez-man, e rin justis d'ezhi, gant aon, dre zont aliez, e torrfe d'in va fenn. »

An Aotrou a lavaras : « Clevit ar pez a lavar ar barner disleal. Ha Doue ne rafe ket justis d'ar re a zo dibabet ganthan evit an env, hag a gri varzu ennhan deiz ha noz ? Hag e talefe gantho ? Me a lavar d'ehoc'h, buhan e reio justis d'ezho. Goulzgoude, pa deuio Mab an den, sonjal a rit-hu e cavo feiz var an douar *ha pedennou great eb ehana ?* »

Lavaret a reas ar barabolen-man da hiniennou a ioa leun a fizians ennho ho-unan, abalamour ma c'h-en em gemerent evit tud just, hag a zisprije ar re all : « Daou zen a bignas en Templ da bedi : unan a ioa Pharisian hag eun all Publican. Ar Pharisian, en he za, a bede evelhen ennhan he-unan : « Doue, m'ho trugarekaa abalamour n'oun ket evel an dud all, a zo laëron, disleal, avoultrerien, nag evel ar Publican-man. Me a iun diou vech ar zizun, me a ro an deog deus kement am eus. » Ar Publican a en em zalc'he a-ziabell ha ne c'hoantea ket memez sevel he zaoulagad etrezeg an env, mes skei a rea var boull he galon en eur lavaret : « Doue, bezit truez ouz ar pec'her ma 'z oun. »

Me a lavar d'ehoc'h, heman a ziskennas pardonet en he di, ha nann egile. « Rag an neb a en em huelaa a vezo izeleet ; hag an hini a en em izelaa a vezo hueleet. »

Neuze e oue digasset d'ezhan bugale evit ma touchfe outho, ma lakafe he zaouarn varnho ha ma pedfe evitho. O velet an dra-ze, an diskiblien a rea rebechou d'ar re ho digasse. Pa daolas evez ouz he ziskiblien, Jesus a ieas droug ennhan, hag o veza galvet ar vugale, e lavaras : « Lezit ar re vihan-ze da zont davedon ha na virit ket outho da dostaat ouzin, rag rouantelez an env a zo d'ar re a zo henvel outho. E guirionez, me a lavar d'ehoc'h : an hini ne zigemero ket rouantelez an env *didroidel* evel eur c'hrouadur ne d-ei ket ebarz. » Neuze e vriatas ar vugale-ze, e lakeas he zaouarn varnho, e vennigas anezho hag ez eas kuit ac'hano.

~~~~~~~~~~~~~~~~
~~~~~~~~~~~~~~~~

## PEMZEGVET PENNAD

Danjer ar binvidigez. Ali da zilezel ar madou *(S. Vaze, XIX, 16-30 ; S. Marc, X, 17-31 ; S. Lucas, XVIII, 18-30.)*

---

Pa 'z eas var an hent, unan deuz ar pennoubras a ziredas, hag o plega he c'hlin dirazhan, e reas outhan ar goulen-man : « Mestr mad, pe vad am eus da ober evit caout ar vuez peurbadus ? »

Jesus a lavaras d'ezhan : « Perag e c'houlennes ouzin ar pez a zo mad ? Perag e lavares oun mad ? N'eus hini mad *dre natur* nemet Doue ebken. Hogen, ma fell d'id antreal er vuez, mir ar gourc'hemennou. » — « Pere, emezhan ? » — « Anaout a res anezho, a lavaras Jesus ; na ri ket avoultriach ; na lazi ket ; na laeri ket ; na lavari ket fals testeni ; na ri ket troidellerez ; enor da dad ha da vamm ; car da nessa eveldot da-unan. »

An den yaouank a lavaras d'ezhan : « Mestr, miret em eus an holl draou-ze azaleg va yaouankiz ; petra' vank d'in c'hoaz ? » Jesus, pa glevas an dra-ze, o veza sellet outhan, her c'haras hag a lavaras : « Eun dra a vank d'id : ma c'hoantees beza parfet, kea, guerz kement a peus ha ro-hen d'ar beorien ; hag e pezo eun tenzor en env. Goude, deus d'am heul. » O clevet an dra-ze, an den yaouank a oue glac'haret hag a ieas kuit tenval he benn, rag bez' hen doa calz danvez.

Jesus, o velet anezhan glac'haret, a zellas en dro d'ezhan hag a lavaras d'he ziskiblien : « E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, pegen dies eo d'ar re ho deus danvez mont e rouantelez Doue ! » An diskiblien a ioa sebezet o clevet anezhan. Mes Jesus a zavas adarre he vouez da lavaret d'ezho : « Va bugale ker, me a lavar d'ehoc'h adarre, pegen dies eo d'ar re a lak' ho fizians en danvez mont e rouantelez Doue. Essoc'h eo da eur c'hanval treuzi dre doull an adoz eged da eur pinvidig mont e rouantelez Doue. » O clevet an dra-ze, an diskiblien, souezetoc'h c'hoaz, a lavare an eil d'egile : « Piou ta neuze a c'hello beza salvet ? » Jesus, o sellet outho, a lavaras : « Ar pez ne c'hell ket an dud, Doue a c'hell, *o sicour an den da zistaga he galon dioc'h an danvez*, rag Doue a c'hell peb tra. »

Neuze Per a zavas he vouez da lavaret d'ezhan : « Setu ni hon deus kuiteat peb tra hag hon deus heuliet ac'hanoc'h : petra hon dezoni ? » Jesus a lavaras d'ezho : « E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, c'houi hag ho peus va heuliet, d'ar resurrection, pa vezo Mab an den azezet var gador he c'hloar, c'houi a vezo azezet ive var daouzeg cador, evit barn daouzeg rumm-dud Israel ; hag an neb piou bennag hen dezo kuiteet he di, pe he vreudeur, pe he c'hoarezed, pe he dad, pe he vamm, pe he bried, pe he vugale, pe he barkeier, abalamour d'in ha da rouantelez Doue, hen dezo, azaleg an amzer-vreman, cant guech kement e tiez, e breudeur, e c'hoarezed, e mammou, e bugale, e parkeier, gant iskinou ; hag en amzer da zont

hen dezo ar vuez a bado da viken. *Holl jervicherien Doue a vezo he famill er bedman ; eürus e vezo e creiz ar poaniou gouzanvet evit ar feiz, hag ar baradoz han dezo divezatoc'h.* Mes calz deuz ar re genta a vezo da ziveza, ha calz deuz ar re ziveza a vezo da genta. »



## C'HOUEZEGVET PENNAD

Parabolen al labourerien casset d'ar viniec (*S. Vaze, XX, 1-16*).

---

Rouantelez an env a zo henvel ouz eur penn tiegez a ieas mintin mad da c'hopra labourerien evit he viniec. P'han doue great marc'had gant he labourerien evit eun diner bemdez, e cassas anezho en he viniec. O veza eat er meaz var dro an trede heur, *nav heur*, e velas re all a jome var ar blassen, dibreder. Lavaret a reas d'ezho : « It ive, c'houi, d'am guiniec, ha me a roio d'ehoc'h ar pez a vezo just. » Hag ez ajont. Mont a reas adarre var dro ar c'huec'hvet hag an navet heur, *creizdeiz ha teir heur*, hag e reas ar memez tra.

Erfin ez eas var dro an unnegvet heur, *pemp heur*, hag e cavas re all en ho za hag e lavaras d'ezho : « Perag e chomit-hu aze epad an deiz eb ober netra ? » Hag hi da lavaret d'ezhan : « Abalamour den ebed n'hen deus gopraet ac'hanomp. » Lavaret a reas d'ezho : « It ive, c'houi, d'am guiniec. »

Pa deuas ar pardaez, mestr ar viniec a lavaras da rener he di : « Galv al labourerien ha ro d'ezho ho gopr, en eur vont euz ar re ziveza d'ar re genta. »

Pa deuas ar re a ioa en em gavet var dro an unnegvet heur, ho devoue peb a ziner. Ar re genta a deuas d'ho zro, hag e credent edont o vont da gaout muioc'h, mes n'ho devoue nemet

peb a ziner. O kemeret anezhan e c'hrosmolent a eneb ar penn-tiegez : « Ar re ziveza, emezho, n'ho deus labouret nemet eun heur, hag e lakit anezho cavatal ganeomp-ni, hon deus douget pouez an deiz hag ar c'hor. » Mes hen a respontas da unan anezho : « Va mignon, ne ran gaou ebed ouzid. Ha n'es poa ket great marc'had evit eun diner ? Kemer ar pez a zo d'id ha kea en da hent : me a fell d'in rei d'an diveza kement ha d'id-de. Ha ne c'hellanme ket ober ar pez a blij ganen ? Daoust ha da lagad a zo fall, *a zo avius*, abalamour ma 'z oun-me mad ? »

Evelse ar re ziveza, *ar boblou paian*, a vezo da genta *e rouantelez Doue*, hag ar re genta, *ar Jusevien*, a vezo da ziveza (1). Rag calz a zo galvet *etouez ar Jusevien*, mes neubeut a zo choazet, *abalamour d'ho discredoni*.



(1) S. Gregor, ap. Fillion, in Mat., XX, 16.

## *C'HUEC'HVET RANN*

AZALEG GOUEL AN DEDI BETEG AN DEIZ MA OUE DIGEMERET JESUS E JERUSALEM E CREIZ AR VEULEUDI.

(AZALEG MIZ KERZU BETEG MIZ EBREL)

---

### KENTA PENNAD

Jesus a ia da Jerusalem evit gouel an Dedi hag en em denn goudeze er Peree en tu all d'ar Jourden. *(S. Iann, X, 22-42).*

---

Ober a reat e Jerusalem gouel an Dedi, hag edo ar goanv. Jesus a valee en Templ, dindan pondalez Salomon. Ar Jusevien, *ar pennoubras*, a gelc'has anezhan hag a lavare d'ezhan : « Beteg pe goulz e talc'hot-hu hon ene var var ? Ma 'z oc'h ar C'hrist, lavarit deomp freas. »

Jesùs a respontas d'ezho : « Me a gomz ouzhoc'h, ha n'am c'hredit ket. An oberou, *ar burzudou* a ran e hano va Zad a ro testeni divar va fenn ; mes c'houi ne gredit ket, abalamour n'oc'h ket deuz va denved. Va denved a zilaou va mouez : me ho anavez hag hi am heul. Me a ro d'ezho ar vuez peurbadus ; ne d-eint morse da goll, ha nicun n'ho diframmo euz va dorn. Ar pez hen deus roet d'in va Zad, *natur Doue* (1),

---

(1) S. Aug., ap. Fillion, in Jo. X, 29.

a zo dreist an holl draou, ha den ne c'hell diframma netra euz dorn va Zad. Me ha va Zad a zo eur memez natur. »

Ar Jusevien a gemeras mein da daoler outhan.

Jesus a respontas d'ezho : « Calz oberou mad am eus great dirag ho taoulagad a berz va Zad : evit pehini deuz an oberou-ze e labezit ac'hanòn ? » Ar Jusevien a respontas : « N'eo ket evit eun ober mad ho labezomp, mes evit ho plasphem hag abalamour, eun den ma 'z oc'h, ec'h en em c'hrit Doue. » Jesus a respontas : « Ha n'eo ket scrivet en ho lezen : « Lavaret em eus, c'houi a zo doueou ? » Mac'h hanv doueou ar re ho deus clevet comz Doue, — hag ar Scritur ne c'hell ket beza lamet, — penaoz e c'hellit-hu lavaret d'an hini a zo bet santelleet ha casset er bed gant an Tad : « Blasphemi a rit, » abalamour m'am eus lavaret : « Me a zo Mab Doue. » Ma ne ran ket oberou va Zad, n'am c'hredit ket. Mes ma ran, ha ne fell ket d'ehoc'h va c'hredi, credit va oberou, evit ma c'h-anavezot ha ma credot ema an Tad ennon, ha me en Tad. »

Ar Jusevien a glaske cregi ennhan, mes mont a reas euz ho daouarn.

Jesus a ieas adarre en tu all d'ar Jourden, el leac'h ma vadeze Iann er penn-kenta, hag e chomas eno. Calz a deuas d'he gaout hag a lavare : « Iann, e guirionez, n'hen deus great burzud ebed ; mes kement hen deus lavaret divarbenn heman a ioa guir. » Ha calz a gredas e Jesus.

## EIL PENNAD

Jesus a zigass Lazar e buez. *(S. Iann, XI, 1-46.)*

---

Hogen, bez' ez oa e Bethanii, e keriaden Mari ha Martha, he c'hoar, eun den clanv, hanvet Lazar. — Mari eo an hini a scuillas louzou-c'houez-vad var an Aotrou hag a zec'has he dreid gant he bleo; Lazar, ar c'hlanvour, a ioa breur d'ezhi. — He c'hoarezed eta a gassas tud da lavaret da Jesus : « Aotrou, an hini a garit a zo clanv. » O veza clevet ar c'helou-ze, Jesus a lavaras d'ezho : « Ar c'hlenved-se ne denn ket d'ar maro, mes da c'hloar Doue, evit ma vezo meulet Mab Doue dreizhan. » Hogen, Jesus a garie Martha, he c'hoar Mari ha Lazar.

O veza clevet eta kelou ar c'hlenved, e chomas evelato daou zevez er memez leac'h. Goudeze e lavaras d'he ziskiblien : « Deomp adarre d'ar Judee. » An diskiblien a lavaras d'ezhan : « Mestr, a-nevez zo ar Jusevien a glaske ho labeza, hag e tistroit di adarre ! » Jesus a respontas : « Ha n'eus ket daouzeg heur deiz ? An neb a vale en deiz ne stok ket, abalamour ma vel sclerijen ar bed-man ; mes ma vale en noz, e stok, abalamour ar sclerijen n'ema ket ennhan. » *An Tad eo sclerijen ha nerz Jesus : netra ne c'hello noazout d'ezhan, keit ha ne falvezo ket gant an Tad digass noz ar Bassiòn.*

Goude ar c'homzou-ze, e lavaras d'ezho : « Hor mignon Lazar a zo cousket ; mes mont

a ran d'he denna euz he gousk. » He ziskiblien a lavaras d'ezhan : « Aotrou, ma cousk, e vezo saveteet. » Jesus hen doa comzet deuz he varo ; mes hi a gredas e comze deuz mored ar c'housk. Neuze Jesus a lavaras d'ezho sclear : « Lazar a zo maro, hag abalamour d'ehoc'h, eo joa ganen n'edon ket eno, evit ma credot. Mes deomp d'he gaout. » Thomas, lezhanvet Didym, a lavaras d'an diskiblien all : « Deomp, ni ive, evit mervel ganthan. »

Jesus a deuas eta, hag e cavas Lazar lakeat er bez abaoue pevar devez. — Bethanii a ioa var dro pemzeg stad, *tost da dri-c'hart leo* diouz Jerusalem. — Hogen, calz Jusevien a ioa deut da gaout Martha ha Mari evit habaskaat d'ezho keuz ho breur.

Kerkent ha ma clevas Martha oa deut Jesus, ez eas d'he ziambroug, mes Mari a jome azezet en ti. Martha a lavaras eta da Jesus : « Aotrou, ma vijec'h bet ama, va breur ne vije ket maro ; goulzgoude, gouzout a ran breman e roio Doue d'ehoc'h kement tra a c'houlennot diganthan. » Jesus a lavaras d'ezhi : « Da vreur a zavo beo. » — « Me ' c'hoar, a respontas Martha, e savo beo d'ar resurrection, en deiz diveza. » Jesus a lavaras d'ezhi : « Me eo ar resurrection hag ar vuez ; an hini a gred ennon, ha pa ve maro, a vevo ; hag an neb piou bennag a vev hag a gred ennon, ne varvo ket da viken. Credi a res-te an dra-ze ? » — « Ia, Aotrou, emezhi, credi a ran ez eo c'houi ar C'hrist, Mab an Doue beo, a zo deut er bed-man. »

Goude beza lavaret an dra-ze, ez eas kuit

hag e c'halvas goustadic he c'hoar Mari en eur lavaret : « Ar Mestr a zo aze hag a c'halv ac'hanot. »

Var ar c'helou-ze, Mari a zavas dioc'htu hag a deuas d'he gaout. Rag Jesus n'oa ket deut c'hoaz er geriaden, mes bez' edo el leac'h m'oa bet Martha ouz he ziambroug. Ar Jusevien a ioa ganthi en ti hag a frealze he c'halon, pa veljont Mari o sevel prim hag o vont kuit, a heulias anezhi en eur lavaret : « Mont a ra d'ar bez da lenva. » Mari eta, pa zigouezas el leac'h m'edo Jesus, a gouezas d'he dreid ouz he velet hag a lavaras d'ezhan : « Aotrou, ma vijec'h bet aman, va breur ne vije ket maro. » Jesus, pa velas anezhi o lenva hag ar jusevien a ioa ganthi o lenva ive, a scrijas en he ene, a en em drubuillas he-unan hag a lavaras : « E peleac'h ho peus lakeat anezhan ? » — « Aotrou, emezho, deuit ha guelit. »

Ha Jesus a vouelas. Ar Jusevien eta a lavaras : « Guelit pegement her c'harie ! » Lod anezho a lavaras : « Ha ne c'helle ket, p'han deus gellet rei ar sclerijen d'an hini ganet dall, miret ouz he-man da vervel ? »

Jesus, o scrija ennhan he-unan adarre, a deuas d'ar bez. Eur roc'h-toull oa, hag eur mean a ioa lakeat var c'horre. Jesus a lavaras : « Lamit ar mean. » Martha, c'hoar an hini maro, a lavaras d'ezhan : « Aotrou, c'houez fall a zo ganthan, rag aze ema abaoue pevar devez. » Jesus a lavaras d'ezhi : « Ha n'em eus ket lavaret d'id e veli gloar Doue, ma credes ? » Lemel a rejont eta ar mean.

Jesus, o veza savet he zaoulagad etrezeg

an env, a lavaras : « Tad, ho trugarekaat a ran d'am beza silaouet. Me ' c'houie e silaouit ac'hanon ato, mes comzet em eus abalamour d'ar bobl a zo en dro d'in, evit ma credint ho peus casset ac'hanon. » Goude ar c'homzou-ze e lavaras gant eur vouez crenv : « Lazar, deus er meaz ! »

Kerkent an hini a ioa bet maro a deuas er meaz, he dreid hag he zaouarn liammet gant lurellou hag he vizach goloet tro var dro gant eul lienen.

Jesus a lavaras d'ezho : « Diliammit anezhan ha lezit anezhan da vont kuit. »

Calz deuz ar Jusevien, a ioa deut da gaout Mari ha Martha hag ho doa guelet ar pez hen doa great Jesus, a gredas ennhan. Mes lod anezho a ieas da gaout ar Pharisianed hag a lavaras d'ezho ar pez hen doa great Jesus.



## TREDE PENNAD

Caïphas hag ar c'honseil bras. Jesus en Ephrem. O tistrei da Jerusalem e tiscler he bassion evit an trede guech. Ourgouill bugale Zebedee. (*S. Iann, XI, 47-56 ; S. Vaze, XX, 17-28 ; S. Marc, X, 32-45 ; S. Lucas, XVIII, 31-34*).

---

Neuze ar veleien vras hag ar Pharisianed a zestumas ar c'honseil hag a lavare : « Petra ' raimp, rag an den-ze a ra calz burzudou ? Ma lezomp anezhan da vont evelse, an holl a gredo ennhan. Ar Romened a deuio neuze hag e tismantrint hor c'hear hag hor pobl. » Unan anezho, hanvet Caïphas, evel m'oa beleg bras er blavez-se, a lavaras : « C'houi ne anavezit netra ha ne zonjit ket ez eo talvoudus d'ehoc'h e varfe eun den ebken evit ar bobl kent eged ne d-afe ar vroad a bez da goll. »

Ne lavaras ket an dra-ze anezhan he-unan ; mes, evel m'oa beleg bras er blavez-se, e prophesias e tlie Jesus mervel evit ar bobl, ha n'e ket ebken evit ar bobl, mes evit destum en unan bugale Doue a ioa skignet.

Azaleg an deiz-se e lakejont en ho zonj laza anezhan.

Jesus eta ne valee ket mui a vel d'an holl etouez ar Jusevien. Mes mont a reas en eul leac'h tost d'an dezert, en eur gear hanvet Ephrem, hag e chome eno gant he ziskiblien.

Pask ar Jusevien a ioa tost, hag araog Pask, calz a bignas da Jerusalem euz ar vro

evit en em bura *deuz peb hudurnez merket e lezen Moyses*. Clask a reant eta Jesus, hag epad ma vezent en templ, e lavarent an eil d'egile : « Petra ' zonjit divarbenn ne deu ket d'ar gouel ? » Hogen, ar veleien vras hag ar Pharisianed ho doa roet urz d'an neb a c'helle gouzout e peleac'h edo d'hen discuill, evit ma kemerjent anezhan.

Hogen, diskiblien Jesus a ioa en hent evit pignat da Jerusalem. Jesus a gerze en ho raog, hag hi, sebezet, a heulie gant spont. Jesus a gemeras an daouzeg a gostez hag a lavaras d'ezho ar pez a dlie c'hoarvezout ganthan : « Setu, emezhan, e pignomp da Jerusalem, ha kement ho deus scrivet ar bropheted divarbenn Mab an den a vezo peur-c'hreat. Lakeat e vezo etre daouarn prinsed ar veleien, an doctored hag ar pennou-bras, hag e condaonint anezhan d'ar maro. Goudeze e vezo lakeat etre daouarn ar baianed, hag e c'hoapaïnt anezhan, e tufint outhan, e scourjezint anezhan hag hel lakeint d'ar maro var ar groaz. D'an trede deiz e tistroio e buez. »

Mes hi ne gomprenjont netra e kement-se ; ar c'homzou-ze a ioa cuzet evitho ha ne c'houient ket petra zinifient.

*Goulzgoude e c'houient ez oa eun dra bennag a nevez o vont da zigouezout.* (1) Neuze *Salome*, mamm bugale Zebedee, a dosteas outhan gant he bugale, Jakes ha Iann, hag o veza stouet, e rea d'ezhan eur goulen. Ar vugale a lavaras : « Mestr, c'hoant hon deus e

(1) Cf. Maldonat, in Mat. XX, 20.

rafec'h d'eomp kement a c'houlennimp. » — « Petra c'hoantees a rafen, eme Jesus d'ar vamm ? » — « Lavarit, emezhi, ma c'h-azezo va daou vab a zo aman, unan en tu deou d'ehoc'h, hag eun all en tu cleis, en ho rouantelez. »

Jesus a respontas d'ezho : « Ne c'houezit ket petra ' c'houlennit. Gellout a rit-hu efa ar c'halir am eus da efa, pe beza badezet gant ar vadiziant am eus da gaout ? » — « Gellout a reomp, emezho. » Jesus a lavaras : « E guirionez, efa ' reot ar memes calir ganen ha badezet e viot gant ar memes badiziant ganen : *(ho daou ho dezo calz da c'houzanv)* ; mes beza azezet en tu deou d'in pe en tu cleis, n'eo ket d'in-me rei d'ehoc'h : an dra-ze a vo d'ar re m'eo bet miret d'ezho gant va Zad. » (1)

O clevet an daou vreur Jakes ha Iann, an deg all a gemeras droug outho. Mes Jesus ho galvas d'he gaout hag a lavaras d'ezho : « Gouzout a rit, prinsed ar boblou a ra ho mistri varnho, hag ar re vras a lak' anezho dindan ho galloud. Ne vezo ket evelse en ho touez. Mes an hini a c'hoanteo beza ar brassa en ho touez a vezo ho servicher, hag an hini a c'hoanteo beza ar c'henta en ho touez a vezo sclavour an holl. Rag Mab an den n'eo ket deut evit beza servichet, mes evit servicha ha rei he vuez abalamour da zasprena eleiz a dud. »

---

(1) Jesus, eme S. Augustin, a gomz aman hervez he natur den.

## PEVARE PENNAD

Daou zen dall Jericho. Zachee. Parabolen ar minou. Mari Madalen a scuill louzou c'houez vad var dreid Jesus *(S. Vaze, XX, 29-34 ; XXVI, 6-13 ; S. Marc, X, 46-52 ; XIV, 3-9 ; S. Lucas, XVIII, 35-43 ; XIX, 1-28 ; S. Iann, XII, 1-11.)*

---

E giz ma tostea ouz Jericho, unan dall a ioa azezet hed an hent o clask an aluzen. Pa glevas ar foul o tremen, e c'houlennas petra ioa. Lavaret e oue d'ezhan e tremene Jesus a Nazareth. Neuze e lavaras gant eur vouez crenv : « Jesus, mab David, bezit truez ouzin ! » An dud a valee er penn-araog her scandale evit ma roje peoc'h. Mes hen a grie muioc'h-mui : « Mab David, bezit truez ouzin ! » Jesus a jomas en he za hag a roas urz d'he zigass dirazhan. Ha pa deuas e c'houlennas outhan : « Petra ' fell d'id a rafen evidot ? » — « Aotrou, emezhan, ma velin ! » Jesus a lavaras d'ezhan : « Guel ; da feiz hen deus saveteet ac'hanot. » Kerkent e velas hag ec'h heulie anezhan en eur veuli Doue. O velet an dra-ze ar bobl holl a roas gloar da Zoue.

Mont a reas goude e Jericho hag e treuze kear. Ha setu eun den, hanvet Zachee, penn ar Publicaned, hag hen pinvidig, a glaske guelet Jesus evit he anaout, ha ne c'helle ket abalamour d'ar bobl, rag bez' oa bihan a vent. Redet a reas araog hag e pignas en eur vezen scaograc'h evit he velet, rag dre eno e tlie tremen.

Pa en em gavas el leac'h-se, Jesus, o veza savet he zaoulagad, her guelas hag a lavaras d'ezhan : « Zachee, disken afo, rag hirio e rankan chom en da di. » Zachee a ziskennas buhan hag a zigemeras anezhan gant laouenedigez.

O velet an dra-ze, an holl a c'hrosmole en eur lavaret e tiskenne e ti eur pec'her. Mes Zachee, en he za dirag an Aotrou, a lavaras d'ezhan : « Aotrou, setu e roan an anter deuz va madou d'ar beorien, ha m'am eus great gaou ouz unan bennag, me a ro d'ezhan pevar-c'hement all. » Jesus a lavaras d'ezhan : « Hirio ar zilvidigez a zo deut en ti-man, abalamour heman a zo ive Mab Abraham. Rag Mab an den a zo deut da glask ha da zavetei ar pez a ioa collet. »

Silaou a reant c'hoaz an dra-ze, pa lavaras ouspenn eur barabolen, abalamour ma edo tost da Jerusalem ha ma credent edo rouantelez Doue o vont da en em ziscuez dioc'htu, *edo Jesus o vont da zevel eur rouantelez etouez ar Jusevien goude beza trec'het ar Romened.*

Lavaret a reas eta : « Eun den a renk huel a ieas en eur vro bell evit caout eur rouantelez ha distrei goudeze, *evel ma 'z eas Archelaüs, mab Herodes, da Rom evit goulen ar gurunen digant an impalaer August.* O veza galvet he zeg servicher e roas d'ezho deg min *(eur min a ioa eur pez a zeiteg lur ha pevar ugent)* hag e lavaras d'ezho : « Lakit anezho da dalvout, ken na zistroïn. »

» Hogen, he genvroiz a gassae anezhan. Cass a rejont cannaded var he lerc'h evit lava-

ret : « Ne fell ket d'eomp e renfe hennez varnomp. »

» Distrei a reas goude beza bet ar rouantelez, hag e roas urz da c'hervel ar jervicherien ho doa bet arc'hant diganthan, evit gouzout pegement hen doa gounezet peb hini. Ar c'henta a deuas hag a lavaras : « Aotrou, ho min hen deus gounezet deg min. » Ar roue a lavaras d'ezhan : « Evit ar guella, servicher mad ; abalamour ma 'z out bet feal e neubeut a dra, e pezo galloud var deg kear. » Eun all a deuas hag a lavaras : « Aotrou, ho min hen deus gounezet pemp min. » Ar roue a lavaras d'ezhan : « Ha te, bez lakeat var pemp kear. » Eun all a deuas hag a lavaras : « Aotrou, setu aman ho min am oa paket en eul lienen. Rag aon am eus bet razhoc'h abalamour ma 'z oc'h eun den garo : kemeret a rit ar pez n'oc'h eus ket roet da zerc'hel ; eosti a rit ar pez n'oc'h eus ket hadet. » Ar roue a lavaras d'ezhan : « Me da varn var da gomzou, servicher fall. Gouzout a reas ez oun eun den garo, a gemer ar pez n'em eus ket roet da zerc'hel, a eost ar pez n'em eus ket hadet. Perag ta n'e peus ket roet va arc'hant d'ar bank, evit ma c'helljen, d'am distro, he denna er meaz gant gounidegez ? » Hag e lavaras d'ar re a ioa eno : « Tennit diganthan he vin ha roit anezhan d'an hini hen deus deg min. » — « Mes, Aotrou, emezho, deg min hen deus. » — « Me a lavar d'ehoc'h, d'an neb hen deus e vezo roet, hag e founno ; evit an hini n'hen deus ket, memez ar pez hen deus a vezo tennet diganthan. Ha breman, digassit aman va enebourien, ar re n'eo ket fellet d'ezho

e renfen varnho, ha lakit anezho d'ar maro dirazon. »

» *Evelse, Mab an den, pignet en envou evit kemeret perz en he rouantelez, a zistroio da zeiz ar varn hag a gondaono da varo an ifern an dud n'ho dezo ket anavezet he c'halloud varnho. Mes an dud ho dezo great implij vad deuz he c'hrassou ho dezo eur renk huel en envou. Ar re n'ho dezo great na mad, na droug, a gollo gras Doue, ha dre ze ive, ar vuez a bado da viken.* »

Ha p'han doa Jesus lavaret an dra-ze, e kerzas araog evit pignat da Jerusalem. *Edo ar guener araog he varo.*

Evel ma 'z ea euz Jericho gant he ziskiblien hag eur bobl vras, mab Timee, Bartimee an dall, a ioa azezet hed an hent o clask an aluzen. O veza clevet edo Jesus a Nazareth, ec'h en em lakeas da grial ha da lavaret : « Jesus, mab David, bezit truez ouzin ! » Calz a scandale anezhan evit ma roje peoc'h. Mes hen a grie muioc'h-mui : « Aotrou, mab David, bezit truez ouzin ! » Jesus, o veza chomet a za, a c'hourc'hemennas gervel anezhan. Gervel a rejot an hini dall en eur lavaret d'ezhan : « Bez fizians, sao, ema ouz da c'hervel. »

O veza taolet he vantel, e lamm hag e teu d'he gaout. Jesus a lavaras d'ezhan : « Petra ' fell d'id a rafen evidot ? » An hini dall a lavaras d'ezhan : « Mestr, ma velin ! » Gant truez outhan e touchas ouz he zaoulagad en eur lavaret d'ezhan : « Kea ; da feiz hen deus da zaveteet. » Kerkent e velas hag ec'h heulie anezhan var an hent.

C'huec'h devez araog Pask, Jesus a zigouezas e Bethanii, el leac'h m'oa bet maro Lazar, an hini a oue digasset e buez gant Jesus. Great e oue d'ezhan eur pred eno, é ti Simon al lor. Martha a jerviche, ha Lazar a ioa unan deuz ar re a zrebe ganthan.

Pa edo dem-c'hourvezet ouz taol *hervez giz ar vro*, Mari a gemeras, en eur pod meanglan, eul lur louzou c'houez vad great gant lavan pur ha talvoudus, hag o veza torret ar pod, e scuillas anezhan var benn Jesus. Scuill a reas ive var he dreid, hag e sec'has anezho gant he bleo. An ti a oue carget gant c'houez vad al louzou.

O velet an dra-ze, lod deuz an diskiblien a ieas droug ennho hag a lavare : « Perag coll evelse louzou c'houez vad ? Gellet e vije guerza anezhan ker, ouspenn tri-c'hant diner, *var dro tri-c'hant lur*, ha rei ar priz d'ar beorien. » Hag e c'hrosmolent a eneb Mari.

Judas Iscariot, unan deuz diskiblien Jesus, an hini a dlie beza treitour, a lavaras eta : « Perag al louzou-ze n'eo ket bet guerzet tri-c'hant diner ha roet ar priz d'ar beorien ? » Lavaret a reas an dra-ze, n'eo ket ma soursie gant ar beorien, mes abalamour m'oa laër : hen a vire ar yalc'h hag a zouge ar pez a veze lakeat ebarz.

Jesus, o c'houzout an holl draou-ze, a lavaras : « Perag hega ar vaouez-se ? Lezit anezhi : eun dra vad he deus great em c'henver. Ato ho pezo peorien ganehoc'h, ha pa c'hoanteot, e c'hellot ober vad d'ezho ; me avad n'ho pezo ket ato. Ar pez he deus gellet he deus great. O

scuill al louzou c'houez vad-se var va c'horf he deus balzamet anezhan a ziaraog, a-benn ma vezo sebeliet. E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, e peb leac'h ma vezo prezeget an aviel-man er bed holl, e vezo lavaret ar pez he deus great hag e vezo meulet. »

Calz etouez ar Jusevien a c'houezas edo Jesus eno hag a deuas, n'e ket evit Jesus ebken, mes ive evit guelet Lazar, an hini a zigassas e buez a douez ar re varo. Prinsed ar veleien a zonjas ive lakaat Lazar d'ar maro, rag abalamour d'ezhan calz a deue a douez ar Jusevien hag a grede e Jesus.






# TREDE LODEN

**Jesus a varv, a zao euz ar bez hag a bign en envou**

---

## *KENTA RANN*

JESUS A EN EM ZISCUEZ E TEMPL JERUSALEM EVEL AR C'HRIST-ROUE

---

## KENTA PENNAD

Enor great da Jesus pa 'z ea da Jerusalem (*S. Vaze, XXI, 1-11 ; S. Marc, XI, 1-11 ; S. Lucas, XIX, 29-44 ; S. Iann, XII, 12-19.*

---

Antronoz, egiz ma tosteant ouz Jerusalem ha ma 'z oant digouezet e Bethphage, tost

da Vethanii, var ar menez Olived, Jesus a gassas daou deuz he ziskiblien en eur lavaret d'ezho : « It d'an tiegez a zo dirazhoc'h, ha kerkent ma c'h-erruot, e cavot stag eun azenez hag he azen yaouank n'eus pignet c'hoaz den ebed varnhan : distagit ha digassit anezho d'in. Ma lavar unan bennag d'ehoc'h : « Petra 'rit ? Perag e tistagit ar re-ze ? » Respontit : « An Aotrou hen deus ezom anezho », ha dioc'h-tu e lezo anezho da vont. »

Tud ar gefridi a ieas, hag e cavjont, evel ma lavaras d'ezho, an azen yaouank stag er meaz dirag an or, etre daou hent. Epad ma tistagent anezhan, he vistri a ioa eno a lavaras d'ezho : « Perag e tistagit hennez ? » Hi a respontas evel m'hen doa Jesus gourc'hemennet d'ezho : « Abalamour an Aotrou hen deus ezom anezhan. » Neuze e oue lezet gantho.

Digass a rejont da Jesus an azenez hag an azen yaouank, ha goude beza goloet anezho gant ho dillad, e lakejont Jesus da azeza var an azen.

An holl draou-ze a oue great evit ma teuje da vir ar pez hen doa lavaret ar prophet evelhen : « Lavarit da verc'h Sion, *da Jerusalem* : n'as pez ket aon : setu da roue o tont davedot leun a zousder, azezet var eun azenez ha var azen yaouank an hini a zoug ar ieo. » An diskiblien ne gomprenjont ket an dra-ze dioc'htu ; mes pa 'z eas Jesus en he c'hloar, neuze e teuas da zonj d'ezho oa scrivet an traou-ze divar he benn hag ho doa great anezho en he genver.

Ar foul vras a ioa deut evit ar gouel, pa

glevas e teue Jesus da Jerusalem, a gemeras bodou palmez hag a ieas d'he ziambroug. Calz a lede ho dillad var an hent ; lod a droc'he scourrou guez hag ho zaole var an hent.

Pa dostea dija ouz disken ar menez Olived, holl foul he ziskiblien a en em lakeas laouen da veuli Doue a vouez huel divarbenn an holl burzudou ho doa guelet. An dud a ioa ganthan, pa c'halvas Lazar euz ar bez ha p'he zavas a douez ar re varo, a roe testeni d'ezhan. Eur maread-tud a deuas eta d'he ziambroug, abalamour m'ho doa clevet hen doa great ar burzud-ze. An dud a ioa er penn araog, kercoulz hag ar re a deue varlerc'h, a ioue en eur lavaret : « Hosanna da vab David ! Benniget roue Israël, an hini a deu en hano an Aotrou ! Benniget donedigez ren David, hon tad ! Hosanna ! Peoc'h en env ! Gloar e bar an envou ! »

Lod deuz ar Pharisianed, mesket gant ar bobl, a lavaras d'ezhan : « Mestr, grit d'ho tiskiblien tevel. » Jesus a respontas d'ezho : « Me a lavar d'ehoc'h, ma tav ar re-man, ar vein a iouo. »

Pa oue tost da gear, e vouelas varnhi ouz he guelet hag e lavaras : « Ma pije anavezet, te ive, memez d'an deiz-man a zo roet d'id, ar pez a c'hell rei d'id ar peoc'h ! Mes cuzet eo breman ouz da zaoulagad. Dont a rei deveziou varnot ma cleuzo da enebourien tro var dro d'id, ma kelc'hint ac'hanot, ma voaskint ac'hanot a beb tu, ma tiscarint ac'hanot d'an douar gant da vugale a zo en da greiz, ma ne lezint ket ennot mean var vean, abalamour n'e peus ket anavezet amzer bizit an Aotrou. »

Pa 'z eas Jesus e Jerusalem, kear holl a oue

er strafill (1). Goulen a reat : « Piou hennez ? » Hag ar bobl a lavare : « Hennez eo Jesus, prophet Nazareth er Galilee. »

Jesus a ieas en templ, ha goude beza taolet evez var beb tra, evel ma coueze ar pardaez, ez eas da Vethanii gant an daouzeg.

Ar Pharisianed a lavaras an eil d'egile : « Guelet a rit ? Ne c'hounezomp netra : setu ar bed holl a ia var he lerc'h. »



(1) Var dro daou villion a dud a deue euz peb bro da Jerusalem evit goueliou Pask. Ollivier, Passion, l. 1. C. 1.

## EIL PENNAD

Ar vezen fiez milliget. Guerzerien an templ taolet er meaz evit an eil guech. Divroidi a c'houlen guelet Jesus. Galloud ar feiz. Clemmou ar c'honseil bras *(S. Vaze, XXI, 12-27 ; S. Marc, XI, 12-33 ; S. Lucas, XIX, 45-48 ; XX, 1-8 ; S. Iann, XII, 20-36).*

---

Antronoz vintin, *d'al lun zantel*, pa zistroe e kear deuz Bethanii, hen devoa naon. O veza guelet a ziabell, var lez an hent, eur vezen fiez a *zouge delliou, e tosteas outhi en esper* caout ennhi eun dra bennag. *Ar fiez a zareve er goanv a jome er guez beteg an nevez amzer.* Pa erruas beteg ennhi, ne gavas netra nemet delliou ebken, rag n'edo ket mare ar fiez. Jesus a zavas he vouez da lavaret d'ezhi : « Ra ne zavo biken mui frouezen ebed varnot ; ra ne zrebo den ebed morse deuz da frouez ! » He ziskiblien her silaoue. Kerkent ar vezen fiez a zizec'has. *Ar vezen-ze a ioa eur skeud deuz ar bobl Juseo ne zouge ket frouez a zilvidigez : Doue a skoio anezhan.* (1)

Digouezout a rejont e Jerusalem. Jesus a ieas en templ hag a en em lakeas da daoler er meaz an dud a verze hag a brene en templ. Discar a reas taoliou an drokerien mouniz ha cadoriou ar guerzerien coulmed, ha ne c'houzanve ket e vije douget eur benveg bennag a dreuz an templ. Kelen a rea en eur lavaret

---

(1) Cf. S. Jerom. ap. Fillion. in Mat. XXI, 19.

d'ezho : « Ha n'eo ket scrivet : « Va zi a zo eun ti a beden hag e vezo hanvet evelse gant an holl boblou, » ha c'houi ho peus great anezhan eun toull laëron ! »

Neuze tud dall ha tud camm a dosteas outhan en templ, hag e pareas anezho. Bemdez e kelenne en templ.

☞ Prinsed ar veleien hag an doctored, o velet ar burzudou a reas hag ar vugale a grie en templ : « Hosanna da vab David ! » a ieas droug ennho hag a lavaras d'ezhan : « Clevet a rit ar pez a lavaront ? » — « A dra zur, a lavaras Jesus d'ezho. N'ho peus ket lennet : « Euz ginou ar vugale hag ar re a zo ouz bronn ho mamm ho peus bet, *o Doue*, ar guella meuleudi. »

Ouz he glevet, prinsed ar veleien, an doctored ha pennou bras ar bobl a glaske penaoz he goll ha ne gavent ket petra da ober d'ezhan : aon ho doa razhan, abalamour ar bobl holl a ioa a zispill evit he zilaou hag a estlamme var he gelennadurez.

☞ Bez' ez oa divroidi etouez ar re a ioa pignet evit adori da zeiz ar gouel. Ar re-ze a ieas eta da gaout Philipp, a ioa deuz Bethsaïda er Galilee, hag a bede anezhan en eur lavaret : « Aotrou, ni a c'hoanta guelet Jesus. » Philipp a deuas hag a lavaras da Andre ; Andre, d'he dro, ha Philipp a lavaras da Jesus.

Jesus eta a respontas hag a lavaras d'ezho : « Setu deut an heur ma tle Mab an den beza glorifiet. E guirionez, e guirionez, me a lavar d'ehoc'h, ma ne varv ket ar c'hreunen viniz a gouez var an douar, e chom he-unan ; mes ma

varv e ro calz frouez. An hini a gar he vuez he c'hollo ; hag an hini a gassaa he vuez er bed-man a vir anezhi evit ar vuez peurbadus. Ra deuio var va lerc'h an hini a zo va jervicher, hag el leac'h m'emaon va jervicher a vezo ive. An neb a vezo bet va jervicher a vezo enoret gant va Zad.

» Breman va ene a zo trubuillet. Ha petra ' lavarin ? Tad saveteit ac'hanon euz an heur-ze. *(Heur ar bassion a zo spontus evit an natur den hen deus kemeret Mab Doue. Evelato, plega 'ra, ha Jesus a lavar dioc'htu)* : mes evit an heur-ze ez oun deut. Tad, roit gloar d'hoc'h hano. »

Eur vouez a deuas neuze euz an env : « Roet em eus gloar, hag adarre e roin, *emezhi.* » Ar bobl, en he za o silaou, a lavare : « Eun tarz curun eo. » Lod all a lavare : « Eun eal hen deus comzet outhan. » Jesus a respontas : « N'eo ket abalamour d'in-me ez eo deut ar vouez-se, mes abalamour d'ehoc'h-c'houi. Breman ema barnedigez ar bed ; breman prins ar bed a vezo taolet er meaz. Ha me, pa vezin savet dioc'h an douar, a denno peb tra davedon. »

Lavaret a rea an dra-ze evit merka dre be varo e tlie mervel.

Ar bobl a respontas d'ezhan : « Ni hon deus clevet gant al lezen e chom ar C'hrist bepred : penaoz ta e lavarit : « Red eo e ve savet Mab an den *ouz ar groaz ?* Piou hennez, Mab an den ? » Jesus a lavaras d'ezho : « Ar sclerijen a zo c'hoaz en ho touez evit eun neubeut amzer. Kerzit eta epad m'ho peus ar sclerijen,

evit na viot ket kemeret gant an denvalijen : an hini a gerz en denvalijen ne c'hoar ket da beleac'h ez a. Epad m'ho peus ar sclerijen, credit er sclerijen, evit ma viot bugale ar sclerijen. »

Goude beza lavaret an traou-ze, Jesus a ieas kuit hag a en em dennas diouthо. Evel m'oa deut ar pardaez, e scoas etrezeg Bethanii hag e chomas eno.

Antronoz vintin, *d'ar meurz santel*, an diskiblien, pa dremenent, a velas gant estlamm ar vezen fiez dizec'het azaleg he griziou. Per, deut sonj d'ezhan, a lavaras : « Mestr, setu eo dizec'het ar vezen fiez ho peus milliget. » « Penaoz-ta, eme an diskiblien, eo dizec'het dioc'htu ? »

Jesus a lavaras d'ezho : « Bezit feiz e Doue. E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, ma ho pije feiz, eb discredi en ho calon, e rafec'h kement all da eur vezen fiez, ha memez an hini a lavarfe d'ar menez-man : « Tec'h hag en em strink er mor, » gant fizians e tigouezo kement hen dezo lavaret, he lavar a vezo great. Setu perag e lavaran d'ehoc'h : kement tra a c'houlennit en ho pedennou, credit e recevot, hag e tigouezo ganehoc'h. Ha pa viot en ho sa evit pedi, ma ho peuz eun dra bennag a eneb eun den, pardonit, evit ma teuio ho Tad pehini 'zo en env da bardoni d'ehoc'h ho pec'hejou. Ma ne bardonit ket, nag ho Tad pehini 'zo en env ne bardono d'eoc'h ho pec'hejou. »

Hag e teujont adarre da Jerusalem. Epad ma valee en templ en eur gelen ar bobl var an aviel, prinsed ar veleien, an doctored ha pen-

nou bras ar bobl a en em zestumas hag a deuas d'he gaout en eur lavaret d'ezhan : « Gant pe seurt galloud e rit-hu an traou-ze, ha piou hen deus roet anezhi d'ehoc'h ? »

Jesus a zavas he vouez da lavaret d'ezho : « Me a c'houlenno eur ger diganehoc'h : respontit d'in, ha me 'lavaro d'ehoc'h gant pe seurt galloud e ran an traou-ze. Badiziant Iann euz a beleac'h oa, euz an env pe euz an dud ? Respontit d'in. »

Mes hi a zonje ennho ho-unan en eur lavaret : « Ma respontomp : « Euz an env », e lavaro d'eomp : « Perag ta neuze n'ho peus ket credet ennhan ? » Ha ma respontomp : « Euz an dud », hon deus ar bobl da zouja, rag an holl a labezo ac'hanomp, sur evel ma 'z int ez oa Iann eur prophet. » Respont a rejont eta da Jesus : « Ne c'houzomp ket. »

Jesus a lavaras d'ezho : « Na me, ne lavarin ket d'ehoc'h gant pe seurt galloud e ran an traou-ze. »

## TREDE PENNAD

Teir barabolen (*S. Vaze, XXI, 28-46 ; XXII, 1-14 ; S. Marc, XII, 1-12 ; S. Lucas, XX, 9-19*).

---

### 1 — Parabolen an daou vab casset d'ar viniec.

« Petra 'gav d'ehoc'h ? Eun den hen doa daou vab, hag o tostaat ouz ar c'henta, e lavaras : « Va mab, kea hirio da labourat em guiniec. » — « Ne fell ket d'in, emezhan. » Mes goudeze, savet keuz ganthan, ez eas. O veza eat da gaout egile, e lavaras d'ezhan ar memez tra. — « Mont a ran, aotrou, » a respontas hen, ha ne d-eas ket.

« Piou deuz an daou-ze a reas ioul he dad ? » — « Ar c'henta, emezho. » Jesus a lavaras d'ezho : « E guirionez, me a lavar d'ehoc'h ar Publicaned hag ar merc'hed fall a vezo en ho raog e rouantelez Doue. Rag Iann a zo deut d'ho caout dre hent ar justis, ha n'ho peus ket credet ennhan ; ar Publicaned avad hag ar merc'hed fall ho deus credet ennhan. Testou oc'h bet, ha goudeze n'ho peus ket bet a geuz evit credi ennhan. »

### 2 — Parabolen ar guinierien fallagr

Hag ec'h en em lakeas da brezeg e parabolennou. « Silaouit eur barabolen all : eur penntiegez a blantas eur viniec, a gaeas tro var dro d'ezhi, a gleuzas ennhi eur voaskel, a zavas eun tour, a fermas anezhi da vinierien

hag a ieas da eur vro bell evit calz amzer. Pa dosteas mare ar frouez e cassas unan deuz he vevellou daved ar vinierien evit caout digantho frouez ar viniec. Mes ar *re-man* a grogas ennhan, a scoas ganthan hag her c'hassas kuit, he zaouarn goullou. Cass a reas davedho eur mevel all, mes hi her gloazas en he benn, her goloas a zismegans hag her c'hassas kuit, he zaouarn goullou. Cass a reas eun trede mevel, hag e oue lazet gantho ; ha calz re all c'hoaz, hag e ouent skoet gantho, ha labezet, ha lakeat d'ar maro.

Mestr ar viniec a lavaras : « Petra ' rin ? Me a gasso va mab unic ha muia caret. » Cass a reas anezhan da ziveza en eur lavaret : « Martreze e toujint ouz he velet. »

O velet ar mab, ar verourien a lavaras ennho ho-unan : « An heritour eo, deuit, lazomp anezhan, hag an heritach a vezo d'eomp. » Hag o veza croget ennhan, hen taoljont er meaz euz ar viniec hag hel lakejont d'ar maro.

Pa deuio mestr ar viniec, petra ' reio d'ar vinierien-ze ? » Ar Jusevien a lavaras : « Eur maro fall a roio d'an dud fall-se ; he viniec a fermo da labourerien all hag a roio d'ezhan frouez d'ar mare. »

« Ia, eme Jesus, dont a rei ar mestr, hag e lakei ar verourien d'ar maro, hag e roio ar viniec da re all. » O clevet an dra-ze, lod a lavaras : « Doue ra viro ! » *Comprenet ho doa ar barabolen : perc'hen ar viniec eo Doue ; ar viniec eo pobl Israel ; ar jervicherien a gassas davedhan eo ar bropheted ; lazet int bet, evel Iann Vadezour en amzeriou diveza ; Doue a*

*gass d'ar fin he Vab unic da gaout he bobl, hag ez eo taolet er meaz euz ar synagogou ha bremaïc e vezo lakeat d'ar maro. Neuze pobl Israel a vezo discaret, hag eur bobl nevez, great deuz holi ouenn an dud, a gemero he blas. « Doue ra viro ! » eme ar Jusevien.* Jesus o sellet outho a lavaras : « Ha n'ho peus ket lennet an dra-man er Scritur : « Ar mean a zo bet distaolet gant an dud a zave an ti, *Mab an den distaolet gant ar Jusevien*, a zo deut da veza ar mean-corn. (1) An dra-ze eo labour an Aotrou, hag ez eo burzudus dirag hon daoulagad. » Setu perag e lavaran d'ehoc'h : rouantelez Doue a vezo lamet diganehoc'h hag a vezo roet da eur bobl a rei d'ezhi dougen he frouez. Hag an neb a gouezo var ar mean-ze a vezo brevet, hag an neb ma couezo varnhan a vezo flastret. »

Pa glevas prinsed ar veleien, ar Pharisianed hag an doctored he barabolennou, ec'h anavezjont e comze divar ho fenn. Clask a reant d'an heur-ze lakaat ho daouarn varnhan, mes aon ho doa rag ar bobl, abalamour ma kemere anezhan evit eur prophet. O veza lezet anezhan, ez ajont kuit.

### 3 — Parabolen ar banked eured

Jesus a brezegas adarre e parabolennou hag a lavaras : « Rouantelez an env a zo henvel ouz eur roue hag a reas eur banked evit eured he vab. Cass a reas he jervicherien evit gervel

(1) Cf. S. Paul, ad. Eph. II, 19-22.

d'an eured an dud a ioa pedet, mes ne felle ket d'ezho dont. Servicherien all a gassas adarre en eur lavaret : « Lavarit d'an dud a zo pedet : setu em eus aozet va lein ; va c'holeou hag ar chatal lard a zo lazet ; peb tra a zo pourchasset : deuit d'an eured. » Mes ne rejont van ebed, hag ez ajont, unan d'he verouri, eun all d'he gemverz. Ar re all a grogas en he jervicherien, ho goloas a zismegans hag ho lakeas d'ar maro.

Pa glevaz ar c'helou-ze, ar roue, droug ennhan, a gassas he zoudarded, a lazas ar vuntrerien-ze hag a zevas ho c'hear. Neuze e lavaras d'he jervicherien : « Ar banked a zo pourchasset, mes ar re a ioa pedet n'oant ket din da zont. It eta e penn an henchou ha pedit d'an eured kement hini a gavot. » He jervicherien a ieas var an henchou hag a zestumas kement hini a gavjont, mad ha fall : sal ân eured a oue carget a leinerien.

Ar roue a ieas ennhi da velet an dud a ioa ouz taol, hag e velas eno eun den ha n'oa ket guisket gant ar zae eured *roet d'ezhan gant ar roue, hervez giz ar zao-heol.* Hag e lavaras d'ezhan : « Mignon, penaoz out deut ama, eb ar zae eured ? » An den-ze ne lavaras netra. Neuze ar roue a lavaras d'he jervicherien : « Liammit d'ezhan he dreid hag he zaouarn ha taolit anezhan e tenvelijen an dianveaz : eno e vezo lenv ha scrign dent.

» Rag calz a zo galvet, neubeut a zo dibabet. »

*An holl Jusevien a zo galvet gant Doue da vont en he rouantelez ; mes neubeut a zilaou he c'halv hag a zo kemeret ennhi. Neuze Doue a gass an ebestel da glask ar baianed ; calz ive*

*ne zilaouont ket anezho, mes ar re a gred ennho a zo guisket, da zeiz ho badiziant, deuz sae ar zantelez, hag ho dezo perz e banked an env, nemet coll a rafent ar stad a c'hras, e giz an hini a oue taolet e tenvalijen an ifern.* (1)

(1) Fillion, *in Mat.* XXII, 14.

## PEVARE PENNAD

Divarbenn paea ar guiriou da Zesar. Ar resurrection. Brassa gourc'hemen al lezen. Jesus Mab David. Dallentez ar Jusevien *(S. Vaze, XXII, 15-46 ; S. Marc, XII, 13-37 ; S. Lucas, XX, 20-44 ; S. Iann, XII, 37-50.)*

---

Ar Pharisianed eta a ieas kuit hag a gemeras cuzul etrezho penaoz paka anezhan en he gomzou evit he gass dirag prinsed ar veleien ha lezvarn ar gouarner. Goude beza sonjet ervad, e cassjont d'her spia tud hag a rea an neuz da veza just. Pharisianed oant, hag Herodianed. Dont a rejont d'he gaout hag e c'houlenjont outhan : « Mestr, ni a c'hoar ez oc'h guirion en ho comzou hag en ho kelennadurez, eb beza nec'het gant den ebed, rag ne zellit ket ouz stad an dud, mes deski a rit hent Doue gant guirionez. Lavarit eta d'eomp petra ' gav d'ehoc'h : ha difennet eo, pe n'eo ket, paea ar guiriou da Zesar ? »

*Ma lavare Jesus n'oa ket difennet, e troe gant ar Romened hag e lakea droug er Jusevien ; ma lavare oa difennet, ec'h en em zave eneb ar Romened hag e c'helle beza tamallet dirazho gant he enebourien* (1). Jesus a vele ho fallagriez. « Hypocrited, emezhan, perag e tentit ac'hanon ? Discuezit d'in mouniz ar guir. » Hi a ginnigas d'ezhan eun diner. Jesus a lavaras d'ezho : « Skeuden hag hano piou a

---

(1) Theophylact, ap. Fillion. in Marc. XII, 14.

zo varnhan ? » — « Re Cesar, emezho. » Jesus a lavaras : « Roit eta da Zesar ar pez a zo da Zesar, ha da Zoue ar pez a zo da Zoue. »

Ne c'helljont ket tamall he gomz dirag ar bobl. Souezet gant he respont, ne lavarjont ger hag e lezjont anezhan evit mont kuit ac'hano.

Er memez devez e teuas d'he gaout Sadduceaned, tud hag a nac'he ar resurrection. Ober a rejont outhan ar goulen-man : « Mestr, Moyses hen deus merket d'eomp an dra-man : ma varv unan bennag en eur lezel he c'hreg var he lerc'h, mes crouadur ebed, he vreur a dle kemeret ar c'hreg-se evit rei eur c'hrouadur d'an hini maro. Mad ! bez' ez oa seiz breur en hon touez. Ar c'henta a zimezas hag a varvas disher. An eil a gemeras he c'hreg hag a varvas he-unan disher. An trede a reas ar memez tra, hag ar re all beteg ar seizvet, hag e varvjont holl eb lezel bugale. Erfin, ar vaouez a varvas da ziveza. D'ar resurrection, pa zistroint e buez, da biou e vezo ar vaouez-se, rag seiz ho deus bet anezhi ? »

Jesus a respontas d'ezho : « Ha ne velit-hu ket e faziit, abalamour ne gomprenit ket ar Scrituriou na galloud Doue ?

» Bugale ar bed-man a gemer priejou hag a zo roet e priedelez ; mes ar re a vezo cavet din deuz ar vuez all ha deuz ar resurrection a douez ar re varo ne zimezint ket ha ne gemerint ket priejou, rag ne c'hellint ket mervel hiviziken : henvel int ouz an elez, ha bugale int da Zoue, abalamour ma 'z int bugale ar resurrection.

» Evit resurrection ar re varo, n'ho peus ket lennet e levr Moyses ar pez a lavaras Doue d'ezhan e kichen ar voden : me eo Doue Abraham, ha Doue Isaac, ha Doue Jacob? Hogen, Doue n'eo ket Doue ar re varo, mes Doue ar re veo, rag evithan an holl a zo beo. Fazia calz a rit eta. » *Eneou an dud varo a vev. Hag evel an eneou a zo crouet evit ar c'horfou, eneou an dud varo ne vezint en ho stad natural, hag abalamour da ze, ne vezint eürus avoalc'h ken na c'hellint adarre en em unani gant ho c'horfou.*

O clevet an dra-ze, ar foul a estlamme var he gelennadurez. Lod euz an doctored a respontas hag a lavaras : « Mestr, lavaret mad ho peus. » Hag a c'houdevez ne gredent ket mui ober goulennou.

Ar Pharisianed, o clevet hen doa Jesus great d'ar Sadduceaned chom sioul, a en em zestumas, hag unan deuz doctored al lezen, goude beza clevet goulen ar re-ze hag ar respont vad a reas d'ezho Jesus, a dosteas ive evit he amprou hag a c'houlennas outhan : « Mestr, pehini eo ar c'henta hag ar brassa gourc'hemen el lezen? » Jesus a respontas d'ezhan : « Ar c'henta deuz an holl gourc'hemennou eo heman : silaou Israel : an Aotrou da Zoue a zo eun Doue unic. Caret a ri an Aotrou da Zoue euz da holl galon, euz da holl ene, euz da holl spered, euz da holl c'halloud. Hennez eo ar c'henta hag ar brassa gourc'hemen. An eil a zo henvel outhan : caret a ri da nessa eveldot da-unan. N'eus gourc'hemen all ebed brassoc'h eged an daou-ze : anezho e teu al lezen a bez hag ar bropheted. »

An doctor a lavaras d'ezhan : « Mestr, ar virionez a zo ganehoc'h penn da benn, pa lavarit n'eus ken nemet eun Doue, ha n'eus hini all ebed nemethan, hag e ranker he garet euz an holl galon, euz an holl spered, euz an holl ene, euz an holl nerz, hag ez eo guelloc'h caret an nessa eveldomp hon-unan eged an holl loened a vez dêvet evit adori Doue hag eged an holl zacrifissou. »

Jesus, o velet hen doa respontet gant furnez, a lavaras d'ezhan : « N'emaout ket pell dioc'h rouantelez Doue. » Azaleg neuze den ebed ne grede mui ober outhan goulennou.

Ar Pharisianed eta o veza en em zestumet, Jesus a c'houlennas outho epad ma kelenne en templ : « Petra ' zonjit divarbenn ar C'hrist ? Da biou eo mab ? » — « Da Zavid, emezho. » Hag e lavaras d'ezho : penaoz an doctored a lavar ez eo ar C'hrist mab David ? Rag David he-unan, sclerijennet gant ar Spered-Santel, a hanv anezhan he Aotrou, pa lavar e levr ar psalmou : an Aotrou a lavaras d'am Aotrou : azez en tu deou d'in, beteg ma rin deuz da enebourien eur scabel evit da dreid. Neuze ta David a hanv ar C'hrist he Aotrou : penaoz ta eo he vab ? » *(Jesus a zo mab David evel den hag he Aotrou evel Doue).* (1) Den ebed na oue goest da respont eur ger d'ezhan, hag azaleg an deizse, nicun ne grede ober outhan goulennou ; mes eur bobl niverus her silaoue gant plijadur.

Beza m'han doa Jesus great kement a vurzudou dirazho, ne gredent ket ennhan, ha dre

---

(1) *Bossuet, Méd. sur l'Ev., dern. sem., 52e jour.*

eno, e teuas da vir ar c'homzou-man hen deus lavaret ar prophet Isaias : « Aotrou, piou hen deus credet ouz hor c'hlevet ? Ha breac'h an Aotrou, da biou eo bet discuezet ? » Ne c'hellent ket credi, abalamour Isaias hen deus lavaret c'hoaz : « Dallet hen deuz ho daoulagad ha caledet ho c'halonou, *en eur denna digantho he c'hras abalamour d'ho bolontez fall*. Evelse ne velint ket gant ho daoulagad, ne gomprenint ket en ho c'halon, evit distrei ha beza pareet ganen. » Setu ar pez a lavaras Isaias pa velas gloar ar C'hrist ha pa gomzas divar he benn.

Evelato, calz deuz ar pennou bras a gredas ennhan, mes ne anzavent ket abalamour d'ar Pharisianed, gant aon da veza taolet er meaz euz ar synagog. Muioc'h e carjont gloar an dud eged gloar Doue.

Hogen, Jesus a lavaras a vouez huel : « An hini a gred ennon ne gred ket ennon, mes en hini hen deus va c'hasset ; hag an hini a vel ac'hanon a vel an hini hen deus va c'hasset. Me eo ar sclerijen, me a zo deut er bed evit ne jomo ket en denvalijen an neb piou bennag a gred ennon. An hini hen deus clevet va c'homzou ha n'hen deus ket ho miret n'eo ket ganen-me ez eo barnet ; rag n'oun ket deut da varn ar bed, mes da zavetei ar bed. An hini va disprij ha ne zigemer ket va c'homzou hen deus ar pez he varno : va c'helennadurez he varno d'an deiz diveza. Rag n'em eus ket comzet ac'hanon va-unan, mes an Tad hen deus va c'hasset eo hen deus he-unan gourc'hemennet d'in petra da lavaret ha pe-

tra da brezeg ; ha gouzout a ran ez eo he c'hourc'hemen ar vuez peurbadus. Ar pez a lavaran eta, a lavaran evel an Tad hen deus desket d'in. »

## PEMPET PENNAD

Prezegen a eneb ar Pharisianed hag an doctored. Prof dister an intanvez *(S. Vaze, XXIII, 1-39 ; S. Marc, XII, 38 44 ; S. Lucas, XX, 45-47 ; XXI, 1-4.)*

---

Neuze Jesus a gomzaš d'ar foul ha d'he ziskiblien : « An doctored hag ar Pharisianed, emezhan, a zo azezet var gador Moyses : mirit ha grit kement a lavarint d'ehoc'h *hervez Moyses ;* mes ne gemerit ket scuer divar ho oberou, rag ne reont ket ar pez a lavaront. Liamma' reont sammou pounner ne c'heller ket da zougen hag e lakeont anezho var diouscoaz an dud ; mes hi ne fell ket d'ezho rei eun taol biz evit ho finval. Diouallit ouz an doctored, rag ober a reont kement a reont evit beza guelet gant an dud. Plijout a ra d'ezho bale gant saeou hir ; ledanaat a reont al lietennou a *zo scrivet varnho gourc'hemennou Doue hag a stagont var ho zal ha var ho divrec'h ;* creski a reont ar frezillonou *glas a stagont ouz kerniel ho mantel evit delc'her sonj deuz lezen Doue ;* caret a reont ar plassou kenta el leinou, ar c'hadoriou kenta er zynagogou, ar saludou var al leur-gear, an hano a vestr roet d'ezho gant an dud.

» C'houi, ne lezit ket oc'h henvel mistri, rag n'ho peus nemet eur mestr hag ez oc'h holl breudeur. Na roit da zen ebed an hano a dad var an douar : n'ho peus nemet eun Tad a zo en envou. Na vezit ket hanvet doctored, rag

n'ho peus nemet eun doctor, ar C'hrist. *Dirazon n'oc'h na mistri, na tadou, na doctored, n'oc'h nemet diskiblien. Ma vez roet d'ehoc'h an hanoiou-ze abalamour ma talc'hit va flas e kichen ho preudeur, na gemerit ket ourgouill.* An hini a zo ar brassa en ho touez a vezo ho servicher ; mes an hini a en em huelaio a vezo izeleat, hag an hini a-en em izelaio a vezo hueleat.

» Maleur d'ehoc'h-c'houi, doctored ha Pharisianed hypocrit, abalamour ma clozit rouantelez an env dirag an dud : ne d-id ket ebarz ha ne lezit ket da vont ebarz ar re ho deus c'hoant.

» Maleur d'ehoc'h-c'houi, doctored ha Pharisianed hypocrit, abalamour ma trebit tiegeziou an intanvezed, var digarez pedennou hir ; *evel-se e lakit anezho da rei d'ehoc'h profou bras* ; setu ho parnedigez a vezo rustoc'h ha brasoc'h.

» Maleur d'ehoc'h-c'houi, doctored ha Pharisianed hypocrit, abalamour ma rit tro ar mor hag an douar evit ober eun diskibl ebken, ha pa 'z eo deuet da veza ho tiskibl, e rit anezhan eur mab d'an ifern, diou vech muioc'h eged-hoc'h.

» Maleur d'ehoc'h-c'houi, blenerien dall, a lavar : toui dre an templ n'eo netra ; mes, pa douer dre aour an templ, ez or liammet. Tud diskiant ha dall ! Petra eo ar brassa, an aour, pe an templ a zantellaa an aour ? Toui dre an aoter, *a lavarit ive,* n'eo netra ; mes, pa douer dre ar prof a zo lakeat varnhi, ez or liammet. Tud dall ! Petra eo ar brassa, ar prof, pe an aoter a zantellaa ar prof ? An neb a dou dre an aoter a dou dreizhi ha dre gement a zo varnhi ;

hag an neb a dou dre an templ a dou dreizhan ha dre an hini a jom ennhan ; hag an neb a dou dre an env a dou dre gador Doue ha dre an Hini a zo azezet varnhi.

» Maleur d'ehoc'h-c'houi, doctored ha Pharisianed hypocrit, a bae deog ar ment, *hag al louzeier all a c'houez-vad hanvet* anis ha cumin, hag a lez a gostez ar pez a zo a vrassa el lezen, ar justis. an drugarez hag al lealded. Red oa ober an traou-ze, eb mankout d'ar re all. Blenerien dall ! a zil eur c'huibuen hag a lonk eur c'hanval !

» Maleur d'ehoc'h-c'houi, doctored ha Pharisianed hypocrit, abalamour ma purit dianveaz an hanav hag ar plad, ha ma 'z oc'h en diabarz leun a laeronsi hag a hudurnez. Pharisian dall ! pur da genta diabarz an hanav hag ar plad, *da lavaret eo, da galon,* evit ma vezo pur an dianveaz, *da lavaret eo, da oberou.*

» Maleur d'ehoc'h-c'houi, doctored ha Pharisianed hypocrit, abalamour ma 'z oc'h henvel ouz beziou livet e guenn, caër en dianveaz evit daoulagad an dud, leun en diabarz a eskern tud varo hag a beb lousdoni. C'houi ive, en dianveaz ho peus doare da veza just dirag an dud, mes en diabarz oc'h leun a hypocrisi hag a fallagriez.

» Maleur d'ehoc'h-c'houi, doctored ha Pharisianed hypocrit, a zao bolziou-canv ar bropheted hag a gempen beziou an dud just en eur lavaret : « Ma vijemp bet e amzer hon tadou, na vijemp ket bet gantho evit scuill goad ar bropheted. » Dre eno e roit testeni hoc'h-unan ez oc'h bugale an dud ho deus lazet ar bropheted.

» D'ho tro, cargit muzul ho tadou. Serpanted, gouenn aëred-viber ! Penaoz e tec'hot-hu dioc'h barnedigez an ifern ? Setu e cassan davedhoc'h propheted, tud fur ha doctored, hag e lazot, hag e stagot ouz ar groaz lod anezho ; ha lod all a scourjezot en ho synagogou hag a voallgassot euz a gear da gear, en hevelep doare ma couezo varnhoc'h holl goad an dud just a zo bet scuillet var an douar, azaleg goad Abel an den just beteg goad Zacharias, mab Barachias, ho peus lazet etre an templ hag an aoter. Me a lavar d'ehoc'h e guirionez, an holl draou-ze a gouezo var ar rumm dud-man.

» Jerusalem, Jerusalem, a laz ar bropheted hag a labez ar re a zo casset d'id, ped guech em eus c'hoanteat destum da vugale, evel ar yar a zestum he laboussed dindan he diouaskel, ha n'eo ket falvezet ganez ! Setu ho ti a vezo lezet goullou ganehoc'h, rag me a lavar d'ehoc'h e guirionez, n'am guelot mui beteg ma lavarot : benniget an hini a deu en hano an Aotrou ! » (1)

Neuze Jesus a azezas dirag kef ar profou hag e selle penaoz ar bobl a daole arc'hant ebarz, ha kalz tud pinvidig a daole calz. Dont a reas eun intanvez paour a lakeas ennhan daou bezig bihan a dalie eul liard. Jesus a c'halvas he ziskiblien hag a lavaras d'ezho : « E guirionez me a lavar d'ehoc'h, an intanvez paour-ze he deus roet muioc'h eged ar re holl ho deus lakeat er c'hef. An holl ho deus roet e prof da Zoue deuz

---

(1) Ar Jusevien a gredo e Jesus-Christ da fin ar bed (*S. Paul, Rom. XI*, 25). Pa deuio da ober ar varn ziveza, e tigemerint anezhan gant bennoziou.

ar pez ho doa founnus ; mes hounnez he deus kemeret var he dienez ha roet kement he doa, kement a jome ganthi evit beva. »



## C'HUEC'HVET PENNAD

*Divarbenn dismantr Jerusalem ha fin ar bed (S. Vaze, XXIV, 1-51 ; XXV, 1-46 ; S. Marc, XIII, 1-37 ; S. Lucas, XXI, 5-36).*

---

Pa 'z ea Jesus er meaz deuz an templ, *d'ar meurz santel*, he ziskiblien a gomze divarbenn ar benerez vad hag an traou roet e prof a gaëree anezhan. Tostaat a rejont evit discuez d'ezhan ar mogeriou : « Mestr, eme unan anezho, sellit, pebez mein ha pebez mogeriou ! » Jesus a respontas d'ezho : « Guelet a rit an holl draou bras a zo savet aze ? E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, dont a rei deveziou ma ne vezo ket lezet ennho eur mean var eur mean, eb beza discaret. »

Pa en em gavas Jesus var ar menez Olived, ec'h azezas dirag an templ. He ziskiblien Per, Jakes, Iann hag Andre a dosteas outhan hag a c'houlennas, eb test ebed : « Mestr, emezho, lavarit d'eomp pe vare e tigouezo an traou-ze. Pe seurt sin a verko an heur ma coumansint beza peur-c'hreat, ho tonedigez ha fin ar bed ? »

### 1 — Ar pez a dremeno araog dismantr Jerusalem ha dismantr ar bed

Jesus a respontas d'ezho : « Taolit evez ne vec'h touellet. Calz a deuio gant va hano hag a lavaro : « Me eo ar C'hrist, deut eo an amzer ; » hag e touellint meur a hini. Na heuillit ket anezho.

» Clevet a reot comz deuz stourmajou, deuz brud brezelliou ha deuz dispac'h : na gemerit ket aon. An traou-ze a rank digouezout, mes n'eo ket c'hoaz ar fin.

» Rag guelet e vezo oc'h en em zevel pobl a eneb pobl, rouantelez a eneb rouantelez ; bez' e vezo cren-douar e leac'hiou, bossen, naonnegez, traou spontus en env ha sinou bras. Mes an traou-ze holl n'int nemet penn-kenta ar reuziou.

» Taolit evez varnhoc'h ; rag, abarz ma tigouezo an holl draou-ze, e vezo croget ennhoc'h evit ho trubuilla : iskinet e viot, casset dirag al leziou-barn hag er prisoniou, scourjezet er synagogou, chachet dirag ar rouaned hag ar gouarnerien, abalamour d'in, evit rei testeni d'ezho, lakeat d'ar maro ha cassaet gant an holl boblou, abalamour d'am hano. Hogen, lakit an dra-man en ho calon : pa viot lakeat etre ho daouarn, ne sonjit ket araog petra da lavaret na penaoz respont. C'houi a lavaro ar pez a vezo lakeat en ho spered d'an heur memez ; rag me a roio d'ehoc'h comzou ha furnez ne c'hello ket hoc'h holl enebourien herzel outho na dislavaret anezho. N'e ket c'houi a gomzo, mes ar Spered-Santel.

» Neuze calz a gouezo en droug, a en em verzo hag a en em gassaio an eil egile. Guerzet e viot gant ho tad hag ho mamm, gant ho preudeur, gant ho kerent ha gant ho mignoned ; hag e lakeint lod ac'hanoc'h d'ar maro. Ar vugale a en em zavo a eneb ho zud, hag e lakeint anezho d'ar maro. Cassaet e viot gant an holl, abalamour d'am hano. Mes ne d-ei ket eur vle-

ven deuz ho penn da goll. Dre ho stardder e talc'hot hoc'h eneou.

» Sevel a rei neuze meur a fals prophet hag e touellint calz tud. Abalamour ma vezo dirollet ar fallagriez, carantez meur a hini a ienaio. Mes an hini a gendalc'ho beteg ar fin a vezo salvet.

» Aviel-man ar rouantelez a vezo prezeget er bed holl, e testeni d'an holl boblou, ha neuze ebken e teuio ar fin. *(Pa deuas ar fin evit Jerusalem, an aviel a ioa dija prezeget, hervez S. Paol, er bed anavezet en amzer-ze).* (1)

## 2. — Dismantr Jerusalem

» Pa velot oc'h en em zevel el leac'h-santel, *e Templ Jerusalem*, el leac'h na dle ket beza. ar fallagriez mantrus a zo bet discleriet gant ar prophet Daniel, — ra gompreno al lenner, — pa velot Jerusalem kelc'het gant eun arme, deskit ez eo tost he dismantr. An dud a zo neuze er Judee, ra dec'hint er meneziou ; ar re a zo e kear, ra bellaint ; ar re a zo var ar meaz, ra ne deuint ket ebarz ; an hini a zo var al leurzoen, ra ne ziskenno ket da lamet eun dra bennag euz he di ; hag an hini a zo er park, ra ne zistroio ket da gemeret he viskamant. Rag an devesiou-ze a zo deveziou a venjans, evit sevenedigez an holl draou a zo scrivet.

» Maleur d'ar merc'hed a zougo ha d'ar re a vago en deveziou-ze ! Pedit evit na rankot ket

(1; S. Paol, Rom. X, 18 : Col. I, 23. Cf. S. Yann Chrysostom, Hom. LXXV, in Mat.

tec'hat er goanv pe da zeiz ar Sabbat. (1) Neuze e vezo eun drubuill ker bras, ma n'eus ket bet eun all henvel outhi azaleg crouidigez ar bed gant Doue beteg vreman, ha ne vezo ket mui. Rag eun anken vras a vezo var an douar. Ma n'hen dije ket an Aotrou berreat an deveziou-ze, peb den a vije marvet ; mes abalamour d'an dud hen deus dibabet evit an env, e verraio an deveziou-ze. Counnar a vezo ouz ar bobl-ze. Lod a gouezo dindan dremm ar c'hleze ; lod all a vezo casset e sclavach etouez an holl boblou, ha Jerusalem a vezo bresset dindan treid ar baianed, beteg ma vezo leun amzer ar boblou. » (2)

### 3 — Dismantr ar bed

*Pa vezo leun amzer ar boblou, egiz m'am eus lavaret*, neuze, ma lavar d'ehoc'h unan bennag : « Ar C'hrist a zo ama : ar C'hrist a zo ahont, » na gredit ket. Rag fals christou ha fals propheted a zavo, hag e reint traou souezus ha burzudou bras, en hevelep doare ma touellint, ma ve gellet ober, memez an dud a zo dibabet evit an env. Taolit evez eta ; setu em eus discleriet d'ehoc'h peb tra a ziaraog. Ma vez eta lavaret d'ehoc'h : « Ema en dezert, » na d-it ket ; « ema e diabarz an ti, » na gredit

---

(1) Ar Jusevien ne c'hellent ket ober ouspenn mil cammed da zeiz ar Sabbad. Christenien genta ar Judee a heulie al lezen-ze.

(2) Jerusalem a oue dismantret er bloaz 70. Unneg cant mil juseo a oue lazet ennhi epad ar vrezel ; seiteg mil ha pevar ugent a oue kemeret ha lakeat d'ar maro pe guerzet.

ket. Rag evel eul luc'heden a darz euz ar zaoheol hag a en em ziscuez er c'huz-eol, evelse e vezo donedigez Mab an den. E peb leac'h ma vezo ar c'horf maro, *evel m'or boazet da lavaret*, eno an ered a en em zestumo. *Evel an ered a zired a denn-askel varzu ar c'horf maro, bleniet gant ar c'houez a zao diouthan, evelse an dud a ziredo varzu ar C'hrist, bleniet gant ar sked a lugerno en dro d'ezhan. Ne vezo ket red mont d'he glask.* (1)

» En deveziou-ze, varlerc'h an drubuill-ze, *digasset er bed gant ar fals christou*, e vezo traou souezus en heol, el loar hag er stered. An heol a deuio tenval ; al loar ne roio ket he sclerijen ; ar stered a gouezo euz an env, rag galloudegeziou an env a orjello.

» Var an douar ar boblou a vezo goasket gant an anken, abalamour d'an trouz direiz a reio ar mor hag an tarziou, hag an dud a zizec'ho gant ar spont o c'hortoz ar pez a dle c'hoarvezout gant ar bed.

» Neuze arouez Mab an den, *ar groaz*, a en em ziscuezo en env ; neuze holl boblou an douar a hirvoudo ; hag e velint Mab an den o tont var goabrennou an env gant eur c'halloud vras hag eur sked eb he bar. Cass a rei he elez gant eun drompill ha gant eur vouez skiltr, hag e testumo an dud dibabet evit an env euz ar pevar avel hag euz bar an envou beteg pennou diveza an douar.

» Pa goumanso an traou-ze beza, sellit ha savit ho penn, rag ho tilivrans a zo tost. »

(1) S. Chrys. ha S. Jer., ap. Fillion, in Mat. XXIV, 28.

Hag e lavaras d'ezho eur barabolen : « Kemerit kentel divar ar vezen fiez hag ar guez all. Pa 'z eo deut ho scourrou da veza tener, pa zao delliou ha frouez varnho, ec'h anavezit ez eo tost an hanv. Evelse, pa velot an holl draou-ze o tont, deskit ema rouantelez Doue en ho kichen hag e tal an or.

» E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, ar ouenn dud-man, *ar Jusevien*, ne dremeno ket araog ma tigouezo an holl draou-ze. An env hag an douar a dremeno, mes va c'homzou ne dremenint ket. »

### 4. — Beza var evez

« Evit ar pez a zell ouz an deiz hag ouz an heur, den ebed ne c'hoar netra, nag elez an envou, nag ar Mab, *evel den hag evit lavaret d'an dud* (1) ; mes an Tad ebken. Digorit ho taoulagad, bezit var evez ha pedit. Rag ne c'houzoc'h ket peur e teuio an amzer-ze. Evelse, pa lez eun den he di evit mont da eur vro bell, e ro galloud d'he jervicherien da ober peb hini he labour, hag urz d'ar porzier da veza var evez. Bezit eta var evez, p'e guir ne c'houzoc'h ket pe vare e teuio mestr an ti, dioc'h ar pardaez, e creiz an noz, da gan ar c'hillog pe dioc'h ar mintin, gant aon, pa zigouezo en eun taol, ne gavfe ac'hanoc'h cousket.

Dioualllit, evit na vezo ket pounnereat ho calon gant ar c'hloutoni, ar vezventi ha prederiou ar vuez-man, hag evit ne gouezo ket an deiz-

(1) S. Aug. in psalm. XXXVI.

se varnhoc'h en eun taol-berr. Evit guir, coueza 'rei evel eur roued var gement hini a vev var c'horre an douar.

Evel e deveziou Noe, evelse e vezo donedigez Mab an den. En deveziou araog an dour-beuz e trebet, ec'h efet, e timezet hag ec'h en em roet e priedelez, beteg an deiz ma 'z eas Noe en arc'h. Ne anavezjot netra beteg ma teuas an dour-beuz, hag e cassas an holl ganthan. Evelse e vezo donedigez Mab an den. Neuze daou a vezo er park : unan a vezo kemeret *en env*, hag eun all lezet *er meaz* ; diou vaouez a vezo o trei ar mean-milin : unan a vezo kemeret hag eun all lezet. Bezit var evez eta, abalamour ne c'houzoc'h ket pe vare e teuio hoc'h Aotrou.

Comprenit ouz an dra-man : ma c'houezfe an ozac'h peur e tle dont al laer, e chomfe dihun a dra zur ha ne lezfe ket toulla he di. Setu perag bezit ive prest, p'e guir ne c'houzoc'h ket peur e tle dont Mab an den.

Piou, a gav d'ehoc'h, eo ar servicher leal ha fur a zo bet lakeat gant ar mestr var he dud evit rei d'ezho bevans d'ar mare ? Eürus ar servicher-ze a vezo cavet gant he vestr, pa zistroio, var dro al labour-ze ! E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, lakaat a rei anezhan da c'houarn he holl vadou. Mes ma 'z eo fall ar servicher-ze ha ma lavar en he galon : « Va mestr a zale da zont, » ha ma c'h-en em daol da skei gant ar jervicherien all, da zribi ha da eva gant ar vezverien, mestr ar servicher-ze a deuio d'an deiz ne c'hortoz ket ha d'an heur ne c'hoar ket, hag e tispenno anez-

han gant an taoliou, hag e stlapo anezhan e touez an hypocrited. Eno e vezo lenv ha scrign dent.

*Deiz ar maro a zo evit peb unan ar pez ma 'z eo fin ar bed evit an holl.* Bezit eta var evez ha pedit e peb amzer, evit ma viot cavet e stad da ziouall oc'h kement a dle digouezout ha da vont dirag Mab an den. Ar pez a lavaran d'ehoc'h a lavaran d'an holl ; bezit var evez. »

### 5 — Parabolen an deg guerc'hez

*Jesus a zao diou barabolen evit lakaat he gentel dounoc'h e calon an dud. Ar genta a zo tennet euz ar giziou a heuillet er Judee evit an eureujou. Epad an noz e vezent great. Ar plac'h nevez a jome da c'hortoz he fried en he zi, he mignonezed en dro d'ezhi. Ar re-man a zouge lampou var elum. Pa deue an den nevez ez eant holl ganthan da di an eured, ouz sclerijen al lampou. Kerkent ma veze eat an diveza ebarz, an doriou a veze prennet ha ne vezent mui digoret.*

« Rouantelez an env a vezo henvel neuze ouz deg guerc'hez a gemeras ho lampou hag a ieas da ziambroug an den nevez hag ar plac'h nevez. En ho zouez pemp a ioa foll ha pemp a ioa fur. Ar pemp foll a gemeras ho lampou, eb cass eol gantho ; mes ar re fur a gemeras podadou eol, ouspenn ho lampou. E giz ma talee an den nevez, an holl a voredas hag a gouskas.

» E creiz an noz eur iouaden a skiltras : « Setu an den nevez o tont, it d'hen diambroug. » Neuze an holl guerc'hezed-se a zavas hag a

gempennas ho lampou. Ar re foll a lavaras d'ar re fur : « Roit d'eomp deuz hoc'h eol, rag hol lampou a varv. » Ar re fur a respontas : « Gant aon ne ve ket avoalc'h evidomp hag evidhoc'h, it kentoc'h da brena el leac'h ma vez guerzet. » Epad ma 'z eant da brena, an den nevez a deuas, ar re a ioa prest a ieas ganthan e ti an eured hag an or a oue prennet.

» Eur pennad goude, ar guerc'hezed all a deuas hag a lavaras : « Aotrou, aotrou, digorit d'eomp. » Mes hen a respontas : « E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, n'hoc'h anavezan ket. »

» Bezit eta var evez, p'e guir ne anavezit nag an deiz, nag an heur. »

*Evit mont da vanked an envou, n'eo ket avoalc'h beza en Iliz : red eo, pa deuio Doue d'hor c'hlask, e ve hol lamp var elum, da lavaret eo, e ve bevet hon ene gant gras Jesus-Christ.*

### 6 — Parabolen an talanchou

« Evelse, eun den a ieas da eur vro bell, a c'halvas he jervicherien hag a fizias ennho he vadou. Da unan e roas pemp talant ; da eun all, daou ; da eun all, unan ; da bep hini hervez he c'halloudegez. Ractal ez eas kuit.

An hini hen doa bet pemp talant a ieas, ho lakeas da dalvezout hag a c'hounezas pemp all. En hevelep doarė, an hini hen doa bet daou a c'hounezas daou all. Mes an hini hen doa bet unan a ieas da ober eun toull en douar hag a guzas arc'hant he vestr.

Goude pell amzer, mestr ar jervicherien-ze a deuas, hag a reas gantho he gounchou.

An hini hen doa bet pemp talant a deuas hag a ginnigas pemp all en eur lavaret : « Aotrou, pemp talant ho poa fiziet ennon, setu pemp all am eus gounezet ouspenn. » He vestr a lavaras d'ezhan : « Evit ar guella, servicher mad ha feal ; p'e guir out bet feal e neubeut a dra, me a lakei ac'hanot e penn calz traou : deus e joaüsted da vestr. » (1)

An hini hen doa bet daou dalant a deuas hag a lavaras : « Aotrou, daou dalant ho poa fiziet ennon, setu daou all am eus gounezet. » He vestr a lavaras d'ezhan : « Evit ar guella, servicher mad ha feal ; p'e guir out bet feal e neubeut a dra, me a lakei ac'hanot e penn calz traou : deus e joaüsted da vestr. »

An hini hen doa bet eun talant a dosteas ive hag a lavaras : « Aotrou, me a c'hoar ez oc'h eun den rust : eosti a rit el leac'h n'ho peus ket hadet, ha destum a rit el leac'h n'ho peus taolet netra. Croget aon ennon, ez oun eat da guzat ho talant en douar : delit, setu ar pez a zo d'ehoc'h. » He vestr a lavaras d'ezhan : « Servicher fall ha lezirec, gouzout a reas ec'h eostan el leac'h n'am eus ket hadet, hag e testuman el leac'h n'am eus taolet netra ; e tlies eta fiziout va arc'hant e tud ar bank, ha d'am distro, em bije cavet gant gounidegez ar pez a zo d'in. Setu perag, tennit he dalant diganthan ha roit anezhan d'an hini hen deus deg talant. Rag d'an hini hen deus e vezo roet, hag e founno ; mes an hini n'hen deus ket a vezo

(1) An den a reio implij vad euz donezonou Doue hen dezo perz en he eürusted.

tennet diganthan ar pez hen deus doare da gaout.

Evit ar servicher didalvez, stlapit anezhan e tenvalijen an dianveaz : eno e vezo lenv ha scrign dent. »

## 7 — Taolen ar varn ziveza

« Pa vezo deut Mab an den e creiz he c'hloar, hag an holl elez ganthan, ec'h azezo var gador he c'hloar. An holl boblou a vezo destumet dirazhan, hag e tispartio an eil dioc'h egile, evel ar pastor a zisparti an denved dioc'h ar bouc'hed. An denved a lakeio en tu deou d'ezhan, hag ar bouc'hed en tu cleiz.

Neuze ar roue a lavaro d'ar re a vezo en tu deou d'ezhan : « Deuit, tud benniget va Zad, kemerit perz er rouantelez a zo bet pourchasset evidhoc'h azaleg penn-kenta ar bed. Rag naon am eus bet, hag ho peus roet d'in da zribi ; sec'hed am eus bet, hag ho peus roet d'in da efa ; divroad oan, hag ho peus va repuet ; noaz, hag ho peus va goloet ; clanv, hag ho peus va bizitet ; er prison edon, hag oc'h deut d'am guelet. »

Neuze ar re just a responto d'ezhan : « Aotrou, peur hon deus-ni guelet ac'hanoc'h o caout naon, hag hon deus ho maget ; o caout sec'hed, hag hon deus roet d'ehoc'h da efa ? Peur hon deus-ni guelet ac'hanoc'h divroad, hag hon deus ho repuet ; noaz, hag hon deus ho coloet ? Peur c'hoaz hon deus-ni guelet ac'hanoc'h clanv, pe er prison, hag omp deut davedhoc'h ? » Neuze ar roue a lavaro

d'ezho : « E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, beb vech m'ho peus great an dra-ze d'ar bihanna' deuz va breudeur, d'in va-unan ho peus great. »

Neuze e lavaro d'ar re a vezo en tu cleiz : « Kerzit diouzin, tud milliget, d'an tan a bado da viken hag a zo bet great evit an diaoul hag he elez. Rag naon am eus bet, ha n'ho peus ket roet d'in da zribi ; sec'hed am eus bet, ha n'ho peus ket roet d'in da efa ; divroad oan, ha n'ho peus ket va repuet ; noaz, ha n'ho peus ket va goloet ; clanv, hag er prison, ha n'ho peus ket va bizitet. » Neuze e savint ivè ho mouez da lavaret : « Aotrou, peur hon deusni guelet ac'hanoc'h o caout naon, sec'hed, pe divroad, noaz, clanv, er prison, ha n'hon deus ket ho sicouret ? » Respont a rei d'ezho : « E guirionez, me a lavar d'ehoc'h, beb vech n'ho peus ket great an dra-ze da unan deuz ar re vihan-ze, d'in va-unan n'ho peus ket great.

» Ar re-ze a ielo d'ar boan a bado da viken ; hag ar re just, d'ar vuez a bado da viken. »......

*Evelse*, epad an deiz, Jesus a gelenne en templ ; dioc'h an noz ez ea kuit hag e chome var ar menez hanvet Olived. Hag ar bobl holl a deue mintin mad d'an templ evit he zilaou.



# *EIL RANN*

PASSION JESUS-CHRIST

## KENTA PENNAD

Judas a verz he vestr. Pourchass ar goan baskal. *S. Vaze XXVI, 1-5; 14-19; S. Marc, XIV, 1-2; 10-17; S. Lucas, XXII, 1-13; S. Iann, XIII, 1.)*

Gouel ar bara eb goell, hanvet Pask, a dostea. P'han doa Jesus echuet an holl brezegennou-ze, e lavaras d'he ziskiblien : « Gouzout a rit ema ar Pask abenn daou zevez, ha Mab an den a vezo guerzet evit beza staget ouz ar groaz. »

Neuze prinsed ar veleien, an doctored ha pennou bras ar bobl a en em zestumas e sal ar beleg-bras, a ioa hanvet Caïphas, hag a glaskas er c'honseil penaoz kemeret Jesus dre ijin hag he lakaat d'ar maro. Hogen, douja 'reant ar bobl hag e lavarent : « Ra ne vezo ket epad ar gouel, gant aon ne zavfe trouz etouez ar bobl. »

Satan a ieas en unan deuz an daouzeg, e Judas, lezhanvet Iscariot. Heman a ieas da gaout prinsed ar veleien ha pennou-kear hag a lavaras d'hezho : « Petra fell d'ehoc'h rei d'in, ha me 'lakeio anezhan etre ho taouarn ? » Goudeze e comzas gantho divarbenn an doare d'he lakaat etre ho daouarn. Laouen oant ouz

he glevet, hag e lavarjont rei d'ezhan tregont pez arc'hant, *var dro cant lur*. Hag e roas he c'her. Azaleg neuze e claske an tu d'he lakaat etre ho daouarn, eb gouzout d'ar bobl. *Edo ar merc'her zantel.*

*Antronoz*, e teuas deiz kenta ar bara eb goell, hag en deiz-se oa red laza oan-ar-pask. Jesus a gassas Per ha Iann en eur lavaret : « It da bourchass d'eomp ar goan baskal. » An diskiblien a lavaras d'ezhan : « E peleac'h ho peus c'hoant e ve pourchasset d'ehoc'h ar goan baskal ? » — « It e kear, emezhan, ha kerkent ma viot eat ebarz, e cavot eun den o tougen eur podad dour. Heuillit-hen beteg an ti ma 'z ei ennhan ha lavarit da ozac'h an ti-ze : « Ar mestr a lavar d'id : va amzer a zo tost ; ar pask a ran en da di gant va diskiblien. E peleac'h ema ar zal evit dibri ar pask ? » Hag e tiscuezo d'ehoc'h eur zal vras ha kempen : grit eno ar pourchass. »

An diskiblien a reas evel m'oa bet gourc'hemennet d'ezho gant Jesus. Eat ac'hano e kear, e cavjont peb tra evel m'oa bet lavaret d'ezho, ha pourchass a rejont ar pask.

Dioc'h ar pardaez, derc'hent deiz gouel pask, *(ar gouel a goumanse en abardaez-se da c'houde cuz-heol)*, Jesus a deuas gant an daouzeg, hag o c'houzout oa deut he heur evit tremen euz ar bed-man da gaout he Dad, egiz m'hen doa caret he re a ioa er bed, e caras anezho beteg ar fin.



## EIL PENNAD

Jesus er Gambr-Lid *(S. Vaze, XXVI, 20-30 ; S. Marc, XIV, 18-26 ; S. Lucas, XXII, 14-39 ; S. Iann, XIII, 2 — XIV.)*

---

### 1 — Ar goan baskal

*(S. Vaze, 20-29 ; S. Marc, 25 ; S. Lucas, 14-18.)*

---

Pa deuas ar mare, Jesus a en em lakeas ouz taol gant an daouzeg abostol.

Hag e lavaras d'ezho : « C'hoanteat em eus deuz eur c'hoant bras dribi ar pask-man ganeoc'h, araog ma c'houzanvin. Rag me a lavar d'ehoc'h, hiviziken ne zrebin ket anezhan, beteg ma vezo great e rouantelez Doue. »

O veza kemeret ar c'halir, e rentas grassou hag e lavaras : « Kemerit ha rannit etrezhoc'h. Me a lavar d'ehoc'h, ne efin mui deuz frouez ar vinien, beteg an deiz ma c'h-efin unan nevez ganehoc'h e rouantelez Doue, va Zad. »

### 2 — Jesus a voalc'h ho zreid d'he ziskiblien
(*S. Iann, XIII, 2-20.*)

Ar goan baskal great *hervez lidou Moyses*, ha goude m'han doa an diaoul lakeat e calon Judas, mab Simon Iscariot, guerza anezhan, Jesus, o c'houzout oa roet peb tra d'ezhan gant he Dad, oa deut euz Doue hag e tistroe da Zoue, a zavas dioc'h taol, a dennas he vantel, hag o veza kemeret eul lienen, a lakeas anezhi en dro d'ezhan. Goudeze e lakeas dour en eur plad doun hag ec'h en em lakeas da voalc'hi ho zreid d'he ziskiblien ha da zec'ha anezho gant al lienen a ioa en dro d'ezhan.

Dont a reas eta da gaout Simon-Per, ha Per a lavaras d'ezhan : « C'houi, Aotrou, goalc'hi d'in va zreid ! » Jesus a lavaras d'ezhan : « Ne c'houezes ket breman petra ' ran, mes divezatoc'h e c'houezi. » Per a lavaras d'ezhan : « Morse ne voalc'hot d'in va zreid. » — « Ma ne voalc'han ket ac'hanot, a lavaras Jesus, ne vezi ket ganen. » — « Aotrou, a respontas Simon-Per, n'e ket ebken va zreid, mes ive va daouarn ha va fenn. » Jesus a lavaras d'ezhan : « An hini a zo bet goalc'het a bez n'hen deus mui ezom nemet da voalc'hi he dreid : neat eo penn da benn. *An hini a zo bet santelleat n'hen deus mui ezom da veza goalc'het nemet*

*deuz ar pec'hejou dister a ra peb unan o vale er bed-man* (1). Ha c'houi ive a zo neat, mes n'oc'h ket holl. » Rag gouzout a rea piou a dlie he dreïssa. Setu perag e lavaras : n'oc'h ket holl neat.

Goude m'han doa goalc'het d'ezho ho zreid ha guisket he vantel, ez eas adarre ouz taol hag e lavaras d'ezho : « Compren a rit ar pez em eus great d'ehoc'h ? Henvel a rit ac'hanon Mestr hag Aotrou, hag e lavarit mad, rag beza oun. Neuze ta, m'am eus goalc'het d'eoc'h ho treid, me hoc'h Aotrou hag ho Mestr, c'houi a dle goalc'hi ho treid an eil d'egile, *en em rei d'an oberiou a humilite hag a garantez*. Rag ar scuer am eus roet d'ehoc'h, evit ma reot evel m'am eus great d'ehoc'h. E guirionez, e guirionez, me a lavar d'eoc'h, ar servicher n'eo ket brassoc'h eged he vestr, nag an abostol brassoc'h eged an hini a gass anezhan. Ma comprenit an traou-ze, e viot eürus oc'h ober anezho.

» Ne lavaran ket an dra-man ac'hanoc'h holl ; me ' anavez ar re am eus choazet ; mes red eo e teufe ar gomz-man deuz ar Scritur da veza guir : an hini a zreb bara ganen a zavo he droad em eneb. Me a lavar an dra-ze d'ehoc'h breman, araog ma tigouezo, evit m'ho pezo feiz ennon, pa vezo digouezet. E guirionez, e guirionez, me a lavar d'ehoc'h, an neb piou bennag a zigemer an hini am bezo casset, am digemer ; hag an neb piou bennag am digemer, a zigemer an hini hen deus va c'hasset. »

---

(1) Cf. S. Aug. ap. Fillion, in Jo. XIII, 10.

### 3 — AN TREITOUR A ZO DISCULIET

*(S. Iann, 21-22; S. Vaze, 21-25; S. Marc, 18-21)*

O veza lavaret an dra-ze, Jesus a oue trubuillet en he spered, a gomzas freas hag a lavaras d'an ebestel a ioa azezet ouz taol hag a zrebe : « E guirionez, e guirionez, me a lavar d'ehoc'h, unan ac'hanoc'h, hag a zreb ganen, am zreïsso. » An diskiblien a zelle an eil ouz egile evit gouzout deuz piou e comze.

Carget a dristidigez, ec'h en em lakejont da c'houlen outhan, peb hini anezho : « Daoust ha me eo, Aotrou ? » Respont a reas d'ezho : « Unan deuz an daouzeg, hag a lakaa he zorn ganen er plad, hennez am guerzo. Evit Mab an den, mont a ra evel m'eo scrivet divar he benn. Mes maleur d'an den-ze a dreïsso Mab an den ! Guelloc'h d'ezhan ne vije ket ganet. »

Judas, an hini he dreïssas, a lavaras ive : « Daoust ha me eo, Mestr ? » — « Hel lavaret e peus, a respontas Jesus. » *An ebestel a ioa ker strafillet ma ne glevjont netra.*

### 4 — JESUS A ZAO SAKRAMANT AN AOTER

*(S. Vaze, 26-28 ; S. Marc, 22-24 ; S. Lucas, 19-20)*

Hogen, epad ma trebent, Jesus a gemeras bara, her bennigas, he rannas hag he roas d'he ziskiblien en eur lavaret :

« Kemerit ha drebit : an dra-man eo va c'horf a zo roet evidhoc'h. Grit an dra-man evit delc'her sonj ac'hanon. »

En hevelep doare, o veza kemeret ar c'halir,

goude ar goan, e rentas grassou hag e roas anezhan d'ezho en eur lavaret :

« Efit anezhan holl ; rag an dra-man eo va goad, goad an allians nevez, a vezo scuillet evidhoc'h hag evit eleiz a dud abalamour d'ezho da gaout ar pardon deuz ho fec'hejou. *Grit an dra-man, beb vech ma c'h-efot anezhan, evit de'c'her sonj ac'hanon. Rag beb vech ma trebot ar bara-man ha ma c'h-efot ar c'halir, ec'h anonsot maro an Aotrou, beteg ma teuio.* » — *S. Paol, 1 Cor., XI, 25-26.*

### 5 — An treitour, disculiet adarre, a ia er meaz

*(S. Lucas, 21-23 ; S. Iann, 23-30.)*

« Goulzgoude, a lavaras Jesus, dorn an treitour a zo ganen ouz an daol-man. Evit guir, Mab an den a ia evel ma 'z eo merket. Mes maleur d'an den-ze he dreïsso ! »

An ebestel a en em lakeas da c'houlen an eil ouz egile piou anezho a dlie ober an dra-ze.

Hogen, unan deuz an diskiblien, *Iann*, an hini caret gant Jesus, a ioa dem-c'hourvezet e kerc'hen Jesus. Simon-Per, en eur ober sin dezhan, a lavaras : « Deuz piou e comz ? » Setu perag an diskibl, oc'h alcodi var gerc'hen Jesus, a lavaras d'ezhan : « Aotrou, piou eo ? »

Jesus a respontas d'ezhan : « An hini a ginnigin d'ezhan bara soubet, hennez eo. » Hag o veza soubet bara, e roas anezhan da Judas Iscariot, mab Simon. Varlerc'h an tamm-ze, Satan a ieas ennhan. Jesus a lavaras d'ezhan :

« Ar pez a res, gra buhan. » Nicun deuz ar re a ioa ouz taol ne gomprenas perag e lavare d'ezhan an dra-ze. Rag darn a zonje, abalamour m'edo ar yalc'h gant Judas, hen doa lavaret Jesus d'ezhan : « Pren ar pez hon deus ezom evit ar gouel, » pe : « Ro eun dra bennag d'ar beorien. »

Judas eta, o veza kemeret an tamm bara, a ieas kuit dioc'htu. Hogen deut oa an noz.

### 6 — Ourgouill an diskiblien. Ar gourc'hemen nevez

*(S. Iann, 31-35 ; S. Lucas, 24-30.)*

Pa oue eat er meaz, Jesus a lavaras : « Breman Mab an den a zo glorifiet, ha Doue a zo glorifiet ennhan. Ma 'z eo Doue glorifiet ennhan, Doue hen glorifio ennhan he-unan, ha trumm e c'hlorifio anezhan. »

Neuze e savas debad etre an diskiblien evit gouzout pehini anezho a zeblante beza ar c'henta. Jesus a lavaras d'ezho : « Rouaned ar boblou a ra ho mistri varnho, hag ar re ho deus galloud var ar re all a zo hanvet madoberourien, *ho deus hanoiou glorius evel-se*. Evidhoc'h-c'houi, na rit ket evelse, mes an hini a zo ar brassa en ho touez, ra vezo evel ar bihanna ; hag an hini a ren evel an hini a jervich. Rag piou eo ar brassa, an hini a zo ouz taol pe an hini a jervich ? Ha n'eo ket an hini a zo ouz taol ? Hogen, me a zo en ho touez evel an hini a jervich.

Goulzgoude, c'houi eo a zo chomet ganen em

goall stourmou. Ha me a bourchass d'ehoc'h ar rouantelez a zo pourchasset d'in gant va Zad, evit ma trebot ha ma c'h-evot ouz va zaol em rouantelez ha ma c'h-azezot var gadoriou evit barn daouzeg rumm-dud Israel.

Va bugale vihan, n'emaon mui gane-hoc'h nemet evit eur pennadic amzer.

Clask a reot ac'hanon ; hag evel m'am eus lavaret d'ar Jusevien : « D'al leac'h ma 'z an, c'houi ne c'hellit ket dont, » me a lavar d'ehoc'h breman. Me a ro d'ehoc'h eur gourc'hemen nevez : en em garet an eil egile, hag evel m'am eus ho caret, en em garit ive an eil egile. An holl a c'houezo ez oc'h va diskiblien dioc'h ar garantez ho pezo an eil evit egile. »

7 — Pec'hed s. Per discleriet. Ar c'hleze

*(S. Iann, 36-38 ; S. Lucas, 31-38.)*

Per a lavaras d'ezhan : « Aotrou, da beleac'h ez it ? » Jesus a respontas : « El leac'h ma 'z an ne c'helles ket breman heul ac'hanon ; mes heul a ri divezatoc'h.

» Simon, Simon, eme an Aotrou, setu Satan hen deus goulennet ac'hanoc'h, *te ha da vreudeur*, evit ho ridella evel guiniz. Mes pedet am eus evidot, abalamour d'as feiz da chom difazi ; ha te, d'as tro, kennerz da vreudeur. » (1)

Per a lavaras d'ezhan : « Perag ne c'hellan

(1) Evel S. Per, ar Pab a zo ive difazi en he feiz. « Ato e tlie beza eur Per en Iliz evit kennerzi he vreudeur er feiz. » — Bossuet, Méd., la Cène, 2e jour.

ket heul ac'hanoc'h breman ? Me, Aotrou, a zo prest da vont ganehoc'h d'ar prison ha d'ar maro ; me a roio va buez evidhoc'h. » Jesus a respontas : « Te a roio da vuez evidon ? E guirionez, e guirionez, me a lavar d'id, Per, araog ma cano ar c'hillog da c'houlou-deiz, es pezo va nac'het teir guech. »

Hag e lavaras d'ezho : « P'am eus casset ac'hanoc'h eb yalc'h, na sac'h, na boutou, dioueret ho peus-hu eun dra bennag ? » — « Nann, emezho. » — « Mad, breman an hini hen deus eur yalc'h hag eur zac'h ive, ra ho c'hemero ; hag an hini n'hen deus cleze ebed, ra verzo he zae evit prena unan. Rag me a lavar d'ehoc'h, red eo e teufe c'hoaz ar gomz-man deuz ar Scritur da veza guir ennon : « Lakeat eo bet etouez an dorfetourien. » Evit guir, ar prophesiou a zell ouzin a zo tost da zeveni. »

An diskiblien a lavaras : « Aotrou, setu ama daou gleze. » Hen a lavaras d'ezho : « Avoalc'h eo » *evit ar pez a zo da ober gantho. Rag n'edo ket en he ioul en em jervichout deuz ar c'hleze, mes rei fressoc'h da gompren e pe seurt danjer e tlient holl coueza.*

8 — Ar c'homzou diveza er Gamb-lid. Promessa ar Spered-Santel

*(S. Vaze, 30 ; S. Marc, 26 ; S. Ian, XIV, 1-31 ; S. Lucas, 39.)*

« Ra ne vezo ket ho calon trubuillet. Credi a rit e Doue ; credit ive ennon. E ti va Zad ez eus meur a zeumeurans. Ma ne vije ket bet,

em bije lavaret d'ehoc'h ; rag mont a ran da bourchass d'ehoc'h eur plas. Pa vezin eat kuit ha p'am bezo pourchasset d'ehoc'h eur plas, me a zistroio hag ho kemero ganen, evit ma viot el leac'h m'emaon. Gouzout a rit da beleac'h ez an hag anaout a rit an hent. »

Thomas a lavaras d'ezhan : « Aotrou, ne c'houezomp ket da beleac'h ez it : penaoz e c'hellomp-ni anaout an hent ? »

Jesus a lavaras d'ezhan : « Me eo an hent, ar virionez hag ar vuez. Nicun ne deu da gaout an Tad nemet dreizon. M'ho pije anavezet ac'hanon, ho pije anavezet va Zad ; eb dale ec'h anavezot anezhan, hag her guelet ho peus. »

Philipp a lavaras d'ezhan : « Aotrou, discuezit d'eomp an Tad, hag eo avoalc'h evidomp. »

Jesus a lavaras d'ezhan : « Keit all ' zo emaon ganehoc'h, ha n'ho peus ket anavezet ac'hanon ! Philipp, an hini a vel ac'hanon a vel ive an Tad, *rag hon daou hon deus ar memez natur*. Penaoz ta e lavares : discuezit d'eomp an Tad ? Ha ne gredit-hu ket emaon en Tad hag ema an Tad ennon ? Ar c'homzou a lavaran d'ehoc'h, n'ho lavaran ket ac'hanon va-unan. An Tad a jom ennon a ra he-unan an oberou, *ar miraclou a velit ac'hanon oc'h ober*. Ha ne gredit-hu ket emaon en Tad hag ema an Tad ennon ? Credit da neubeuta abalamour d'an oberou ho-unan.

» E guirionez, e guirionez, me a lavar d'ehoc'h : an hini a gred ennon a reio ive an oberou a ran, ha re vrassoc'h c'hoaz a reio, aba-

lamour ma 'z an da gaout an Tad. Kement a c'houlennot digant an Tad em hano a rin, evit ma vezo glorifiet an Tad er Mab : ober a rin ive ar pez a c'houlennot diganen em hano.

» Ma carit ac'hanon, mirit va gourc'hemennou. Neuze e pedin va Zad, hag e roio d'ehoc'h eur Frealzer all evit chom ganehoc'h bepred, ar Spered a virionez ne c'hell ket ar bed receo, abalamour n'her guel ket ha n'hen anavez ket, *rag ne zigor he skiant nemet var draou an douar*. C'houi avad hen anavezo, abalamour ma chommo ganeoc'h ha ma vezo ennhoc'h.

» N'ho lezin ket emzivaded : me a deuio davedoc'h *o tigass d'ehoc'h ar Spered-Santel a zo ennon evèl m'emaon en Tad.* (1) Neubeut amzer c'hoaz, hag ar bed n'am guelo mui. Mes c'houi am guelo *gant daoulagad ar feiz,* abalamour ma vevan ha ma vevot ive *deuz buez ar c'hras*. En deiz-se, *pa deuio ar Spered-Santel,* ec'h anavezot emaon em Zad, *dre natur*, ha c'houi ennon, ha me ennhoc'h *dre c'hras*. An hini hen deus va gourc'hemennou hag a vir anezho, hennez eo a gar ac'hanon. An hini a gar ac'hanon a vezo caret gant va Zad ; ha me a garo anezhan hag a en em ziscuezo d'ezhan. »

Jud, n'e ket an Iscariot, a lavaras d'ezhan : « Aotrou, penaoz ta e c'hoarvez ma c'h-en em ziscuezot d'eomp-ni ha nann d'ar bed ? »

Jesus a respontas d'ezhan, *en eur boueza var ar pez edo o lavaret :* « An hini a gar ac'hanon a viro va c'homzou. Neuze va Zad her c'haro, hag e teuimp daved-han hag e vezimp o chom

(1) S. Cyrill, ap. Fillion, in Jo. XIV, 18.

ennhan. An hini ne gar ket ac'hanon, *evel ne ra ket ar bed*, ne vir ket va c'homzou ; hag ar c'homzou ho peus clevet, n'int ket va c'homzou, mes re an Tad hen deus va c'hasset. *Setu perag ne deuimp ket da jom er bed.* Me am eus lavaret d'ehoc'h an dra-man epad ma choman ganeoc'h. Mes ar Frealzer, ar Spered-Santel, hag a vezo casset gant va Zad em hano, hennez a zesko d'ehoc'h peb tra hag a zigasso da zonj d'ehoc'h deuz kement am bezo lavaret d'ehoc'h.

» Me a lez ganeoc'h ar peoc'h, me a ro d'ehoc'h va feoc'h ; me a ro anezhan n'e ket evel ma ro ar bed. Ra ne vezo ket ho calon trubuillet na spontet. Clevet ho peus em eus lavaret d'ehoc'h : mont a ran hag e teuan davedhoc'h. Ma carjec'h ac'hanon, e vijec'h laouen abalamour ma 'z an da gaout an Tad, rag an Tad a zo brassoc'h egedon, *evit comz er vech-man hervez va natur den*. (1) Lavaret em eus breman an draze d'ehoc'h araog ma tigouezo, evit ma credot, pa vezo digouezet.

» Ne gomzin ket mui calz ganehoc'h, rag setu o tont prins ar bed-man, *Satan hag he vevelien*, ha n'eus netra ennon hag a ve d'ezhan. Mes, evit ma c'houezo ar bed e caran va Zad, e ran hervez an urz am eus bet digant va Zad.

» Savit, deomp ac'han. »

Ha goude beza lavaret an hymn, ez eas d'ar menez Olived, evel m'oa boazet. He ziskiblien a heulias anezhan.

(1) S. Aug. ap. Fillion, in Jo. XIV, 28.

## TREDE PENNAD

Var hent Jethsemani a dreuz guiniennou *(S. Iann, XV, XVI, XVII).*

---

1 — JESUS EO AR VINIEN. LEZEN AR GARANTEZ PEC'HED AR BED O CASSAAT JESUS HAG HE ZISKIBLIEN

« Me eo ar vinien guirion, *a lavaras Jesus en eur vont varzu ar menez Olived*, ha va Zad eo al labourer. Distaga 'reio kement scour ne zoug ket a frouez ennon, ha discoultra 'reio an hini a zoug frouez, evit ma tougo muioc'h.

» C'houi a zo dija pur abalamour d'ar c'homzou am eus lavaret d'ehoc'h. Chomit ennon *dre ar feiz :* me a jom ennhoc'h *dre va gras.* Evel ar scour ne zoug ket frouez anezhan he-unan, ma ne jom ket stag ouz ar vinien, evelse na c'houi kenneubeut, ma ne jomit ket ennon. Me eo kef ar vinien, c'houi eo ar scourrou. An hini a jom ennon ha me ennhan, hennez a zoug calz frouez, rag ebdon ne c'hellit ober netra. Ma ne jom ket unan bennag ennon, e vezo taolet er meaz evel eur scour, hag e sec'ho, hag e vezo destumet, hag e vezo stlapet en tan, hag e tevo. Ma chomit ennon ha ma chom ennhoc'h va c'homzou, c'houi a c'houlenno kement a c'hoanteot, hag e vezo roet d'ehoc'h. Gloar va Zad eo e rafec'h calz frouez hag e teufec'h da veza va diskiblien.

» Evel va Zad hen deus va c'haret, me ive am eus ho caret. Chomit em c'harantez. O viret va gourc'hemennou e chomot em c'harantez,

evel o viret gourc'hemennou va Zad e choman en he garantez. Lavaret em eus d'ehoc'h an traou-ze evit ma vezo va laouenedigez ennhoc'h ha ma vezo leun ho laouenedigez. Setu ama va gourc'hemen : en em garit etrezhoc'h evel m'am eus ho caret. Nicun ne c'hell caout brassoc'h carantez eged o rei he vuez evit he vignoned. C'houi eo va mignoned, ma rit ar pez a c'hourc'hemennan d'ehoc'h. Hiviziken n'hoc'h hanvin ket servicherien, rag ar servicher ne c'hoar ket petra ' ra he vestr. Mes c'houi am eus hanvet mignoned, abalamour m'am eus roet d'ehoc'h da anaout kement am eus clevet gant va Zad. N'eo ket c'houi ho peus va dibabet, me am eus ho tibabet hag am eus ho lakeat evit ma 'z eot, ma tougot frouez ha ma chomo ho frouez, en hevelep doare ma roio d'ehoc'h an Tad kement hag a c'houlennot diganthan em hano. Ar pez a c'hourc'hemennan d'ehoc'h eo en em garet an eil egile.

» Ma 'z oc'h cassaet gant ar bed, deskit ez oun bet cassaet ganthan en ho raog. Ma vijec'h euz ar bed, ar bed hen dije caret ar pez a zo d'ezhan, mes abalamour n'oc'h ket euz ar bed ha m'am eus dibabet ac'hanoc'h a greiz ar bed, abalamour da ze hen deus cassoni ouzhoc'h. Bezit sonj deuz ar gomz am eus lavaret d'ehoc'h : ar servicher n'eo ket brassoc'h eged he vestr. Ma ho deus goall-gasset ac'hanon, e voall-gassint ac'hanoc'h ; ma ho deus miret va c'homzou, e virint ive ho re. Mes an holl draou-ze a reint en hoc'h eneb en abeg va hano, abalamour ne anavezont ket an hini hen deus va c'hasset. Ma ne vijen ket deut ha n'am bije

ket comzet d'ezho, n'ho dije pec'hed ebed, mes breman netra ne c'hell ho zidamallout deuz ho fec'hed. An neb hen deus cass ouzin hen deus ive cass ouz va Zad. Ma n'em bije ket great en ho zouez oberou n'hen deus great den all ebed, n'ho dije ket a bec'hed. Mes breman ho deus guelet, hag ho deus va c'hassaet, me ha va Zad, evit ma vezo sevenet ar gomz a zo scrivet en ho lezen : va c'hassaet ho deus eb abeg.

» Mes, pa vezo deut ar Frealzer, ar Spered a virionez a deu euz an Tad, hag a zigassin d'ehoc'h euz va Zad, e roio testeni ac'hanon. (1) Ha c'houi ive a roio testeni, abalamour ma emaoc'h ganen azaleg ar penn-kenta. »

2 — GOALL-STOURMOU DISKIBLIEN JESUS
AR SPERED-SANTEL HAG AR BEDEN A VEZO HO ZIKOUR

« Lavaret em eus d'ehoc'h an traou-ze evit na gouezot ket o steki outho. Taoler a reint ac'hanoc'h er meaz euz ar synagogou ; dont a ra an heur, hag an hini ho lakei d'ar maro a gredo enori Doue. Ober a reint d'ehoc'h evelse, abalamour ne anavezont nag an Tad, na me. Hogen, lavaret em eus d'ehoc'h an traou-ze evit m'ho pezo sonj, pa deuio an amzer-ze, em eus ho lavaret d'ehoc'h. N'em eus ket ho lavaret d'ehoc'h azaleg ar penn-kenta, abalamour m'edon ganehoc'h.

» Breman ez an da gaout an hini hen deus va

---

(1) Lakaat a rei calz tud da gredi ennhan ha da garet anezhan. Allioli, in Jo. XV, 26.

c'hasset, ha den ebed en ho touez ne c'houlen ouzin : « Da beleac'h ez it ? » Mes abalamour m'am eus lavaret d'ehoc'h an traou-ze, ho calon a zo carget a dristidigez. Goulzgoude, me ' lavar d'ehoc'h ar virionez : talvoudus eo d'ehoc'h ez afen kuit, rag, ma ne d-an ket kuit, ar Frealzer ne deuio ket davedhoc'h ; mes ma 'z an kuit, me a gasso anezhan d'ehoc'h. Pa vezo deut, e rei d'ar bed anzao ez eus bet pec'hed, ez oa justis hag e vezo barnedigez. Ez eus bet pec'hed, abalamour n'ho deus ket credet ennon ; ez oa justis, abalamour ma 'z an da gaout va Zad ha n'am guelot mui, *ar pez a zizcuez va justis ha va zantelez* ; e vezo barnedigez, abalamour prins ar bed-man a zo dija barnet, *hag a gollo he c'halloud var ar bed.*

» Calz traou am euz c'hoaz da lavaret d'e-hoc'h, mes ne c'hellit ket ho c'hlevet breman. Pa vezo deut ar Spered-se a virionez, e tesko d'ehoc'h peb guirionez. Rag ne gomzo ket anezhan he-unan ; mes kement a glevo *en Tad hag ennon* a lavaro, hag e tisclerio d'ehoc'h an traou da zont. Hen am glorifio, abalamour ma recevo deuz ar pez a zo d'in, hag hen disclerio d'ehoc'h. Kement en deus an Tad a zo d'in ; setu perag em eus lavaret e recevo deuz ar pez a zo d'in, hag hen disclerio d'ehoc'h.

» Eur pennadic amzer, ha n'am guelot mui, *gant daoulagad ho corf* ; eur pennadic amzer adarre, hag am guelot, *gant daoulagad ar feiz, pa gassin d'ehoc'h ar Spered-Santel*, rag mont a ran da gaout an Tad. »

Lod deuz he ziskiblien a lavaras neuze

etrezho : « Petra ' lavar d'eomp evelse : eur pennadig amzer, ha n'am guelot mui ; eur pennadig amzer adarre, hag am guelot, rag mont a ran da gaout an Tad. » Lavaret a reant eta : « Petra eo an dra-ze : eur pennadig amzer ? Ne c'houzomp ket deuz petra e comz. »

Jesus a anavezas ho doa c'hoant da ober outhan eur goulen hag a lavaras d'ezho : « C'houi a c'houlen an eil digant egile perag em eus lavaret : « Eur pennadig amzer, ha n'am guelot mui ; eur pennadig amzer adarre, hag am guelot. » E guirionez, e guirionez, me a lavar d'ehoc'h : c'houi a lenvo hag a hirvoudo, hag ar bed a en em laouenaio ; c'houi a vezo er c'hlac'har, mes ho clac'har a vezo chenchet e levenez. Eur vaouez, pa lak' he c'hrouadur er bed, a zo er c'hlac'har abalamour m'eo deut he heur ; mes, p'he deus ganet eur mab, n'he deus sonj ebed mui deuz he foan, abalamour d'ar joa he deus da veza lakeat eun den er bed. C'houi ive ho peus breman tristidigez, mes me a velo ac'hanoc'h adarre, hag ho calon a laouenaio, ha den ebed ne lamo diganehoc'h ho laouenedigez. En deiz-se ne reot mui goulennou ouzin var netra.

« E guirionez, e guirionez, me a lavar d'ehoc'h, ma c'houlennit eun dra bennag digant va Zad em hano, e roio d'ehoc'h. Beteg-hen n'ho peus goulennet netra em hano. Goulennit hag ho pezo, evit ma vezo leun ho laouenedigez.

» Lavaret em eus d'ehoc'h an traou-ze e parabolennou. Dont a ra an heur ne gomzin ket mui d'ehoc'h e parabolennou, mes *dre ar*

*Spered-Santel* e comzin d'ehoc'h freas divarbenn va Zad. En deiz-se e c'houlennot em hano, ha ne lavaran ket d'ehoc'h e pedin an Tad evidhoc'h ; rag an Tad ho car, abalamour m'ho peus va c'haret ha m'ho peus credet ez oun deut euz Doue. Me a zo eat euz an Tad hag a zo deut er bed : breman e tilezan ar bed evit mont d'an Tad. »

He ziskiblien a lavaras d'ezhan : « En taolman e comzit sclear ha ne lavarit parabolen ebed. Breman e c'houzomp ec'h anavezit peb tra, ha n'ho peus ket ezom e rafe den goulennou ouzhoc'h : setu perag e credomp ez oc'h deut euz Doue. »

Jesus a respontas d'ezho : « Credi a rit breman ? Dont a ra an heur, ha dija eo deut, ma viot skignet peb hini en he du, ha ma lezot ac'hanon va-unan. N'emaon ket va-unan goulzgoude, rag an Tad a zo ganen.

» Lavaret em eus d'ehoc'h an traou-ze evit m'ho pezo ar peoc'h ennon. Er bed e viot goallvoasket, mes bezit fizians : me am eus trec'het ar bed. »

### 3 — Peden Jesus-Christ

Goude beza lavaret an traou-ze, Jesus a zavas he zaoulagad etrezeg an env hag a lavaras :

« Tad, deut eo an heur, glorifiit ho Mab, evit ma teuio ar Mab da c'hlorifia ac'hanoc'h, ha p'e guir ho peus roet d'ezhan galloud var beb den, ma roio ar vuez peurbadus da gement hini ho peus roet d'ezhan. Ar vuez peurbadus-se eo

anaout ac'hanoc'h, an Doue guirion n'eus ken nemedhoc'h, hag an hini ho peus casset, Jesus-Christ. Me am eus ho clorifiet var an douar : peurc'hreat em eus al labour ho poa roet d'in da ober. Ha breman, Tad, glorifiit ac'hanon ennhoc'h deuz ar c'hloar-ze am eus bet ennhoc'h araog crouidigez ar bed.

» Lavaret em eus hoc'h hano d'an dud oc'h eus tennet euz ar bed da rei d'in. D'ehoc'h oant, hag ho peus roet anezho d'in. Miret ho deus ho comz ; breman ec'h anavezont e teu ac'hanoc'h kement ho peus roet d'in, abalamour m'am eus roet d'ezho ar c'homzou ho peus fiziet ennon. Bet ho deus anezho ; anavezet ho deus e guirionez ez oun deut ac'hanoc'h, ha credet ho deuz ez oun casset ganehoc'h.

» Me a bed evitho. Ne bedan ket evit ar bed, mes evit ar re ho peus roet d'in, abalamour ma 'z int d'ehoc'h. Kement a zo d'in a zo d'ehoc'h, hag ar pez a zo d'ehoc'h a zo d'in, hag oun glorifiet ennho. Dija n'emaon mui er bed, hag hi a zo er bed, epad ma 'z an davedhoc'h. Tad santel, dalc'hit en hoc'h hano ar re ho peus roet d'in evit ma vezint unan eveldomp. Pa edon gantho, me ho dalc'he en hoc'h hano : diouallet em eus ar re ho peus roet d'in, ha nicun anezho n'eo eat da goll, nemet *Judas* an den collet, evit sevenedigez ar Scritur. Mes breman ez an d'ho caout, hag e lavaran an traou-ze epad ma choman er bed evit ma vezo leun ennho va laouenedigez.

» Me am eus roet d'ezho ho comz, hag ar bed hen deus kemeret cassoni outho abalamour n'int ket deuz ar bed, evel va-unan n'oun ket

deuz ar bed. N'ho pedan ket d'ho zenna euz ar bed, mes d'ho diouall ouz an droug. N'int ket deuz ar bed, evel va-unan n'oun ket deuz ar bed. Santellait anezho er virionez : ho comz eo ar virionez. Evel m'ho peus va c'hasset er bed, evelse em eus ho c'hasset er bed. Me a en em zantellaa evitho, evit ma vezint ho-unan santelleat er virionez. (1)

» Ne bedan ket ebken evitho, mes ive evit ar re a gredo ennon var ho ger : ra vezint holl unan ; evel c'houi, Tad, a zo ennon, ha me ennhoc'h, evelse ra vezint unan ennomp, evit ma credo ar bed ho peus va c'hasset. Me am eus roet d'ezho ar c'hloar ho peus roet d'in (2), evit ma vezint unan, evel ma 'z omp unan. Me a zo ennho *dre c'hras* ha c'houi ennon *dre natur*, evit ma vezint unanet da vad, ha ma c'h-anavezo ar bed ho peus va c'hasset, hag ho peus ho c'haret, evel m'ho peus va c'haret.

» Tad, ar re ho peus roet d'in, me a fell e vent ganen el leac'h m'emaon, evit ma velint ar c'hloar ho peus roet d'in, abalamour m'ho peus va c'haret araog crouidigez ar bed. Tad just, ar bed n'hen deus ket hoc'h anavezet ; mes me am eus hoc'h anavezet, hag ar re-man ho deus anavezet ez oun casset ganehoc'h.

---

(1) Jesus a bed he Dad da zibaba an ebestel a douez traou ar bed ha d'ho lakaat er virionez, abalamour d'ezho da ober labour Doue, evel he-unan ez eo en em zantelleat, da lavaret eo, ez eo en em voestlet d'he Dad evit ober labour ar zilvidigez. Fillion, in Jo. XVII, 17, 19.

(2) Jesus hen deus great anezho bugale Doue dre c'hras hag heritourien an envou. S. Ambr., ap. Fillion, in. Jo., XVII, 22.

Great em eus d'ezho anaout hoc'h hano, hag ober a rin c'hoaz, evit ma vezo ennho ar garantez ho peus bet evidon, ha ma vezin ennho. »






## PEVARE PENNAD

E liorz Jethsemani (*S. Vaze, XXVI, 31-56 ; S. Marc, XIV, 27-52 ; S. Lucas, XXII, 40-53 ; S. Iann, XVIII, 1-11.)*

---

Goude m'han doa Jesus lavaret an traou-ze, ez eas, gant he ziskiblien, en tu all da froud Cedron *a rede e traonien Josaphat er zao-heol, etre kear hag ar menez Olived.* Neuze e lavaras d'ezho : « Holl e kemerot tro da faillout en noz-man abalamour d'in *ha d'ar pez a c'hoarvezo ganen*, rag scrivet eo : me a scoio ar pastor, hag an denved a vezo distaolet a beb costez. Mes goude ma vezin savet a douez ar re varo, me a ielo en ho raog d'ar Galilee. »

Per, *leun alo a fizians ennhan he-unan*, a lavaras d'ezhan : « Goude ma kemerfe an holl tro da faillout abalamour d'ehoc'h, me ne rin ket. » Jesus a lavaras d'ezhan : « E guirionez, me a lavar d'id, hirio, en noz-man, araog m'han dezo canet diou vech ar c'hillog, te a pezo va nac'het teir guech. » Mes hen a lavare muioc'h-mui : « Ha pa ve red d'in mervel ganehoc'h, n'ho nac'hin ket. » An holl diskiblien a lavare ar memez tra.

### 1 — Angoni Jesus

Jesus a zigouezas en eur verouri, hanvet Jethsemani, *hag a ioa ouz ar menez Olived.* Eno ez oa eul liorz, hag ez eas ennhan gant he ziskiblien. Hag e lavaras d'ezho : « Azezit aman, epad ma 'z in du-hont da bedi. » Goudeze e kemeras ganthan Per ha daou vab Zebedee, Jakes ha Iann, ha pa oue digouezet el leac'h choazet, e teuas varnhan tristidigez ha glac'har, spont hag anken. Neuze e lavaras d'ezho : « Va ene a zo trist beteg ar maro ; chomit aman, beillit ganen ha pedit, evit na guezot ket e tentation. »

Hag ec'h en em ziframmas dioutho keit ha ma c'heller banna eur mean, hag o veza pleget he zaoulin, e stouas he benn d'an douar, hag e pede ma pellaje an heur-ze diouthan, mar gelle beza pellaet. « Va Zad, emezhan, ma c'hell beza great, ra bellaio diouzin ar c'halir-ze *leun a c'houervder !* Tad, c'houi a c'hell peb tra, ma fell d'ehoc'h, pellait ar c'halir-ze diouzin ! Goulzgoude, n'e ket va

bolontez-me bezet great, mes hoc'h hini-c'houi. »

Hogen, eun eal deuz an env a en em ziscuezas d'ezhan hag he gennerzas. (1) Couezet en angoni, e pede muioc'h-mui. Bez' hen devoue eur c'huezen, evel beradou goad a zirede beteg an douar.

Pa zavas deuz he beden ha pa deuas da gaout he ziskiblien, e cavas anezho cousket abalamour d'an dristidigez. Lavaret a reas da Ber : « Simon, cousket a res ? Evelse n'ho peus ket gellet beilla eun heur ganen ? Perag e couskit ? Savit, beillit ha pedit, evit na gouezot ket e tentation. Ar spered a zo tear *da ober ar mad*, mes ar c'horf a zo dinerz. »

Pellaat a reas adarre evit an eil guech hag e pedas en eur lavaret : « Va Zad, ma ne c'hell ket ar c'halir-ze tremen, eb na efen anezhan, ra vezo great ho polontez ! »

Dont a reas adarre hag e cavas anezho cousket, rag ho daoulagad a ioa deut da veza pounner, ha ne c'houient ket petra da respont d'ezhan.

O veza lezet anezho, ez eas kuit adarre hag e pedas evit an trede guech en eur lavaret ar memez tra.

Neuze e teuas evit an trede guech da gaout he ziskiblien hag e lavaras d'ezho : « Couskit breman ha discuizit... Avoalc'h eo. Deut eo an heur ma tle Mab an den beza lakeat etre

---

(1) Credi a c'heller e tiskennas an eal e penn-kenta an angoni evit rei nerz da Jesus d'he gouzanv. Fillion, in Luc, XXII, 43.

daouarn ar bec'herien. Savit, deomp : setu ema tost an hini a dle va zreïssa. »

### 2 — Jesus a zo kemeret

Comz a rea c'hoaz, pa deuas an treitour, Judas Iscariot, unan deuz an daouzeg.

Judas a anaie al leac'h-se, abalamour Jesus a ioa bet eno aliez gant he ziskiblien. Kemeret hen doa ganthan eur vanden zoudarded ; ouspenn, prinsed ar veleien, an doctored ha pennou-bras ar bobl ho doa casset servicherien. Dont a rea da Jethsemani e penn ar strollad tud-se a zouge clezeier, bizier, leterniou ha goulaou-bras. An treitour hen doa roet eur merk d'ezho *evit anaout Jesus :* « An hini, emezhan, ma roin eur pok d'ezhan, hennez eo. Crogit ennhan ha cassit-hen gant evez. »

Kerkent ma c'h-erruas, e tosteas ouz Jesus en eur lavaret : « Salud, Mestr ! » Hag e pokas d'ezhan. Jesus a lavaras : « Mignon, da ober petra out deut ? Judas, dre eur pok e treïsses Mab an den ! »

Goulzgoude Jesus, o c'houzout kement a dlie c'hoarvezout ganthan, a ieas araog hag a lavaras d'ar vanden : « Piou a glaskit ? » — « Jesus a Nazareth, emezho. » Jesus a respontas : « Me eo. » Hogen, Judas, an hini he dreïsse, a ioa ive gantho. Ractal ma lavaras d'ezho : « Me eo, » ez ejont diouthan var ho c'hiz hag e couezjont d'an douar. Goulen a reas outho adarre : « Piou a glaskit ? » Hag e lavarjont : « Jesus a Nazareth. » — « Lavaret em eus d'ehoc'h, a respontas Jesus : me eo. Ma claskit

eta ac'hanon, lezit ar re-man da vont kuit. » *Hag e tiscueze an ebestel.* Evelse e teue da vir ar gomz hen doa lavaret : « N'em eus collet nicun deuz ar re ho peus roet d'in. »

Ar re a ioa en dro da Jesus, o velet ar pez a dlie c'hoarvezout, a lavaras d'ezhan : « Aotrou, ma scofemp gant ar c'hleze ? » Unan anezho, Simon-Per, o cass he zorn var ar c'hleze a ioa ganthan, he dennas, a scoas var jervicher ar beleg-bras hag a droc'has d'ezhan he scouarn deou. Ar servicher-ze a ioa hanvet Malchus. Jesus a lavaras da Ber : « Lez ; avoalc'h evelse. Laka da gleze en he blas, rag ar re a gemer ar c'hleze a varvo dre ar c'hleze. Ha credi a res-te ne c'hellan ket pedi va Zad, hag e tigasso d'in ractal ouspenn daouzeg arme elez ? Mes penaoz neuze e teuio da vir ar Scrituriou a verk e tle kement-man holl digouezout ? Ha ne dleanme ket efa ar c'halir hen deus roet va Zad d'in da efa ? » Goudeze e touchas ouz scouarn Malchus hag her pareas.

Neuze e lavaras d'ar re a ioa deut varzu ennhan, da brinsed ar veleien, da voardou an Templ ha da bennou bras ar bobl : « Deut oc'h d'in evel da eul laer, gant bizier ha gant clezeier, evit kemeret ac'hanon. Goulzgoude edon bemdez azezet en ho touez o kelen en Templ, ha n'ho peus ket lakeat ho taouarn varnon evit va c'hemeret. Mes breman ema oc'h heur, hag ar c'halloud a zo d'an denvalijen. Kement-man a zo digouezet evit ma teuje da vir ar pez a zo scrivet gant ar bropheted. »

Neuze e tostejont, e lakejont ho daouarn

varnhan hag e crogjont ennhan. An diskiblien hen dilezas hag a dec'has holl.

Goulzgoude eur c'hrenn-baotr a heulie Jesus, ha n'oa guisket nemet gant eul lisser. Cregi a rejont ennhan. Mes hen a daolas he lisser hag a dec'has dioutho ez-noaz.



## PEMPET PENNAD

Jesus e ti Annas ha Caïphas *(S. Vaze, XXVI, 57-75 ; XXVII, 1-10 ; S. Marc, XIV, 53-72 ; XV, 1 ; S. Lucas, XXII, 54-71 ; XXIII, 1 ; S. Iann, XVIII, 12-27.)*

---

1 — Jesus dirag Annas *(S. Iann, 12-14 ; 19-24)*

Ar vanden zoudarded eta, an offiser ha servichourien ar Jusevien a gemeras Jesus hag hel liammas. Cass a rejont anezhan da gaout Annas da genta. Hennez a ioa tad-caër da Gaïphas, beleg-bras er blavez-se. Caïphas oa an hini hen doa roet an ali-man d'ar Jusevien : « Talvoudus eo e varfe eun den evit ar bobl. »
Ar beleg-bras a reas goulennou ouz Jesus divarbenn he ziskiblien hag he gelennadurez.

Jesus a respontas d'ezhan : « Comzet em eus d'ar bed dirag an holl ; ato em eus kelennet er synagog hag en templ, el leac'h ma c'h-en em zestum an holl Jusevien, ha morse n'em eus lavaret netra e cuz. Perag e rit goulennou ouzin ? Goulennit ouz ar re ho deus clevet ar pez em eus lavaret d'ezho : gouzout a reont ar pez em eus lavaret. »

P'han doa lavaret an dra-ze, unan deuz ar jervicherien a ioa eno a roas eur javedad da Jesus en eur lavaret : « Hag evelse e respontes d'ar beleg-bras ? » Jesus a lavaras d'ezhan : « M'am eus comzet fall, discuez e ran fall ; mes, m'am eus lavaret mad, perag e scoes ganen ? »

Neuze Annas a gassas anezhan liammet da gaout ar beleg-bras Caïphas.

2 — Jesus dirag Caiphas. Kenta barnedigez

*(S. Vaze, 57, 59-68 ; S .Marc, 53, 55-65 ; S. Lucas, 63-65.)*

En dro da Gaïphas oa en em zestumet an holl veleien, doctored ha pennou bras ar bobl. Prinsed ar veleien hag ar c'honseil a bez a glaske eur fals testeni a eneb Jesus evit he lakaat d'ar maro, ha ne gavent ket. Meur a hini a zouge fals testeni en he eneb, mes ho zesteniou na en em gavent ket henvel.

D'ar fin goulzgoude e teuas daou dest faos da rei evelhen testeni en he eneb : « Jesus hen deus lavaret : me a c'hell discar templ Doue, hag he zevel a nevez a benn tri devez. » —

« Ni hon deus clevet anezhan o lavaret : me a ziscaro an templ-man great dre zaouarn an dud, hag e tri devez, e savin a nevez eun all ne vezo ket great dre zaouarn an dud. » Ho zesteniou na en em gavent ket henvel.

Ar beleg-bras a zavas en he za e creiz ar c'honseil hag a c'houlennas ouz Jesus : « Ne respontit ket ta d'an testeniou a zoug ar réman en hoc'h eneb ? » Jesus a jome sioul ha ne respontas ket. Ar beleg-bras a lavaras d'ezhan adarre : « Me a gemen d'ehoc'h, dre an Doue beo, lavaret d'eomp ha c'houi eo ar C'hrist, Mab an Doue benniget. »

Jesus a lavaras d'ezhan : « Hel lavaret ho peus : beza oun. Memez e lavaran d'ehoc'h : eun deiz e velot Mab an den azezet en tu deou da c'halloud Doue hag o tont var goabrennou an env. » Neuze ar beleg-bras a rogas he zillad en eur lavaret : « Blasphemet hen deus. Da betra hon deus-ni c'hoaz ezom testou ? Clevet ho peus ar blasphem : petra ' gav d'ehoc'h. » An holl a zougas ar varnedigezman : « Din eo a varo. »

Neuze an dud a zalc'he Jesus a en em lakeas lod anezho d'her goapaat ha da dufal ouz he vizach ; lod all, da voucha he fas ha da rei d'ezhan taoliou dorn en eur lavaret : « Christ, divin d'eomp, piou hen deus da skoet ? » Ar mevelien a roe d'ezhan javedadou hag a lavare en he eneb calz traou leun a zismegans.

## 2 — Tri nac'h Per.

*S. Vaze, 58, 69-75 ; S. Marc, 54, 66-72 ; S. Lucas, 54-62 ; S. Iann, 15-18, 25-27.)*

Pa gasset Jesus da di ar beleg-bras, Simon-Per hag eun diskibl all, *Iann*, a heulias anezhan a ziabell, beteg ar porz. An diskibl all a ioa deuz anaoudegez ar beleg-bras hag a ieas gant Jesus er porz : Per avad a jome en he za en dianveaz e kichen an or. An diskibl all, anavezet gant ar beleg-bras, a deuas er meaz, a gomzas ouz ar borzierez hag a reas digeri da Ber.

E creiz ar porz ez oa tan-glaou var elum, rag ien oa. Ar mevelien hag ar goardou a ioa tro var dro, en ho za pe azezet, hag a en em domme. Per a azezas en ho zouez evit en em domma ha guelet petra erruje.

Unan deus mitizien ar beleg-bras, ar borzierez, o velet anezhan azezet er sclerijen hag o veza sellet piz outhan, a lavaras : « Heman a ioa ganthan. Ha n'out ket deuz diskiblien an den-ze ? Te a ioa gant ar Galilean, Jesus a Nazareth. » Mes Per a nac'has Jesus dirag an holl en eur lavaret : « Maouez, ne c'houzon ket petra lavares ; ne anavezan ket anezhan. »

Per a ieas kuit, dirag an or, hag ar c'hillog a ganas. Eur vatez all a velas anezhan hag a lavaras d'ar re a ioa eno : « Heman a ioa ive gant Jesus a Nazareth ; heman a zo unan anezho. » — « Ia, eme eur goaz, te a zo unan anezho. » Per a lavaras : « Goaz, n'oun ket. » Hag e nac'has adarre en eur doui : « Ne anavezan ket an den-ze, emezhan. »

Neubeut amzer goude, var dro eun heur divezatoc'h, Simon-Per a ioa en he za oc'h en em domma, pa lavarjot d'ezhan : « Ha n'out ket unan deuz he ziskiblien ? » — « N'oun ket, eme Ber. » — « A dra zur, eme eun all, te a ioa ganthan, te a zo unan anezho, rag beza out Galilean ha da barlant *trefoet* hen discuez avoalc'h. » — « Goaz, ne c'houzon ket petrâ lavares, a respontas Per. » Unan deuz servicherien ar beleg-bras, car d'an hini ma troc'has Per he scouarn d'ezhan, a lavaras : « Daoust ha n'em eus ket guelet ac'hanot el liorz ganthan ? » Per a en em lakeas da nac'h adarre, da vallozi ha da doui var he le : « Me, emezhan, ne anavezan ket an den-ze deuz pehini e comzit. »

N'hen doa ket peur-echuet he c'her diveza, pa ganas ar c'hillog adarre. An Aotrou a en em zistroas hag a reas eur zell var Ber. Neuze e teuas sonj da Ber deuz ar gomz a lavaras d'ezhan an Aotrou : « Araog ma cano diou vech ar c'hillog, e pezo va nac'het teir guech. »

O veza eat er meaz, Per a en em lakeas da scuill daelou c'huero.

## 4 — Eil barnedigez Jesus

*(S. Vaze, XXVII, 1-2 ; S. Marc, XV, 1 ; S. Lucas, 66-71 ; XXIII, 1.)*

Kerkent ha ma tarzas an deiz, holl bennou bras ar bobl, prinsed ar veleien hag an doctored a en em zestumas a eneb Jesus evit he lakaat d'ar maro. *Ar varnedigez kenta a ioa eb*

*talvoudegez dirag al lezen, abalamour m'oa bet douget epad an noz.*

Digass a rejont Jesus en ho c'honseil hag e lavarjont : « Ma 'z oc'h ar C'hrist, lavarit d'eomp. » — « Ma lavaran d'ehoc'h, eme Jesus, n'am c'hredot ket ; ha ma ran goulennou ouzhoc'h, c'houi n'am respontot ket ha n'am lezot ket da vont kuit. Hiviziken Mab an den a vezo azezet en tu deou da c'halloud Doue. »

An holl a lavaras : « C'houi eta a zo Mab Doue ? » — « Hel lavaret ho peus, eme Jesus : beza oun. » Hag hi da lavaret : « Da betra clask c'hoaz testeni ? Hon unan hon deus clevet euz he c'hinou. »

An holl a zavas en ho za, hag o veza liammet Jesus, her c'hassjont da di ar gouarner *romen*, Pons-Pilat, hag hel lakejont etre he zaouarn.

## 5 — Emlaz Judas

*(S. Vaze, XXVII, 3-10.)*

Neuze an treitour Judas, o velet oa condaonet, a ieas, broudet gant he goustians, da gass an tregont pez arc'hant da brinsed ar veleien ha da bennou-bras ar bobl. « Pec'het em eus, emezhan, o verza buez an hini a zo didamall. » Mes hi a respontas : « Petra 'ra ze d'eomp-ni ? Eun dra eo hag a zell ouzid. »

O veza taolet an arc'hant en templ, Judas a en em dennas hag a ieas da en em grouga.

Prinsed ar veleien, o veza kemeret ar peziou arc'hant, a lavaras : « Ne c'heller ket ho lakaat en tenzor, abalamour ma 'z int priz ar

goad. » Goude beza kemeret cuzul an eil digant egile, e prenjont gantho park eur poder evit anterri an divroidi.

Setu perag ar park-se a zo hanvet beteg hirio Haceldama, da lavaret eo, parc ar goad. Neuze e teuas da vir ar pez hen doa lavaret ar prophet Jeremias evelhen : « Kemeret ho deus an tregont pez arc'hant a zo priz an hini ho deus marc'hatet he dalvoudegez gant bugale Israel, ha roet ho deus anezho evit park eur poder, evel m'han deus merket d'in an Aotrou. »



## C'HUEC'HVET PENNAD

### JESUS DIRAG PONS-PILAT

*(S. Vaze, XXVII, 11-30 ; S. Marc, XV, 2-19 ; S. Lucas, XXIII, 2-25 ; S. Iann, XVIII, 28-40 ; XIX, 1-15.)*

---

Digass a rejont eta Jesus deuz ti Caïphas da lez-varn Pons-Pilat. Edo ar mintin hag ar Jusevien ne d-ajont ket el lez-varn evit na vijent ket saotret, *hervez ho lezen, o vont e ti eur paian*, ha ma c'helljent dribi ar Pask, *ar bara eb goell hag an hostiou a veze sacrifiet epad deveziou ar gouel.* (1)

Pilat eta a deuas d'ho c'haout er meaz hag a lavaras : « Petra ho peus da damall eneb an den-man ? » Ar Jusevien a respontas : « Ma ne vije ket eun torfetour, n'hon dije ket lakeat anezhan etre ho taouarn. » Pilat a lavaras d'ezho : « Kemerit anezhan hoc'h-unan ha barnit anezhan hervez ho lezen. » Ar Jusevien a respontas : « N'on deus ket a urz da lakaat den d'ar maro. »

Evelse e teue da vir ar gomz hen doa lavaret Jesus evit merka deuz pe varo e tlie mervel. *Lavaret hen doa e vije lakeat etre daouarn ar baianed hag e vije staget ouz ar groaz : ar romened païan a gondaone da vervel var ar groaz.*

Neuze ec'h en em lakejont da damall Jesus en eur lavaret : « Ni hon deus he gavet o

---

(1) Allioli, in Jo. XVIII, 28.

lakaat dispac'h etouez hor pobl, o tifen rei ar guiriou da Zesar hag o lavaret eo ar C'hrist-Roue. »

Pilat a zistroas el lez-varn, a c'halvas Jesus, hag en he za dirazhan, e c'houlennas outhan : « C'houi eo roue ar Jusevien ? » Jesus a respontas : « Lavaret a rit-hu an dra-ze ac'hanoc'h hoc'h-unan, pe re all ho deus hel lavaret divar va fenn ? » — « Daoust ha me a zo Juseo ? a respontas Pilat. *Me ne ententan netra e Christ ar Jusevien : me a lavar ar pez am eus clevet.* Ho pobl hag ho peleien-vras ho deus lakeat ac'hanoc'h etre va daouarn : petra ho peus great ? » Jesus a respontas : « Va rouantelez n'eo ket deuz ar bed-man ; *dont a ra euz Doue var an eneou.* Ma vije va rouantelez euz ar bed-man, va jervicherien a stourmfe evit miret na vijen lakeat etre daouarn ar Jusevien ; mes, breman, va rouantelez n'eo ket ac'han. » Neuze Pilat a lavaras d'ezhan : « Beza oc'h roue eta ? » — « Hel lavaret ho peus, eme Jesus : roue oun. Me a zo ganet hag a zo deut er bed evit rei testeni d'ar virionez, hag an neb piou bennag a zo deuz tu ar virionez a zilaou va mouez *hag a zo deuz va rouantelez.* » Pilat a lavaras d'ezhan : « Petra eo ar virionez ? » Ha ractal m'han doa lavaret ar ger-ze, ez eas adarre da gaout prinsed ar veleien hag ar bobl, hag e lavaras d'ezho : « Ne gavan abeg ebed ennhan. »

Neuze prinsed ar veleien ha pennou-bras ar bobl a damallas d'ezhan calz traou. Jesus ne respontas ket. Pilat a lavaras d'ezhan : « Ne respontit ket ? Ha ne glevit-hu ket pegement

a draou a damallont d'ehoc'h ? » Jesus ne respontas mui eur ger d'ezhan, en hevelep doare ma 'z oa souezet bras ar gouarner. Mes ar Jusevien a zave ho mouez goassoc'h-goas hag a lavare : « He gentelliou er Judee a bez azaleg ar Galilee beteg ama, a laka reustl etouez ar bobl. »

## 1 — Jesus dirag Herodes

Pilat, o clevet hano deuz ar Galilee, a c'houlennas hag an den-ze a ioa Galilean, ha kerkent ma clevas ez oa deuz dalc'h Herodes, e cassas anezhan da Herodes, a ioa ive e Jerusalem d'an deveziou-ze.

Herodes a oue laouen bras o velet Jesus, rag pell a ioa e c'hoantea guelet anezhan, abalamour m'han doa clevet lavaret calz traou divar he benn ha ma c'hortoze guelet anezhan oc'h ober eur burzud bennag. Ober a reas outhan meur a c'houlen. Mes Jesus ne respontas netra d'ezhan.

Hogen, prinsed ar veleien hag an doctored a ioa eno en ho za ouz hen tamall eb ehan.

Herodes hen disprijas gant he c'hoardou. Dre c'hoaperez, e viskas d'ezhan eur zae venn, hag her c'hassas en dro da gaout Pilat. En deiz-se Herodes ha Pilat a deuas da veza mignoned, rag a ziaraog ez oant enebourien an eil d'egile.

## 2 — Jesus ha Barabbas

Pilat, o veza destumet prinsed ar veleien, pennou-kear hag ar bobl, a lavaras d'ezho :

« Digasset ho peus d'in an den-man evel unan hag a zoug ar bobl d'an dispac'h, ha setu goude beza great goulennou outhan dirazhoc'h, n'em eus cavet abeg ebed ennhan er pez a damallit d'ezhan. Nag Herodes kenneubeut ; rag casset em eus ac'hanoc'h d'he gaout, ha n'eus cavet netra ennhan hag a ve din a varo. Mont a ran eta d'he gass-kuit goude beza he gastizet. »

Hogen, da zeiz bras ar gouel, a *bade eiz-dez*, ar gouarner a dlie, hervez ar c'hiz, dilivra d'ar bobl eur prisonier, an hini a c'houlenne. Bez' ez oa neuze eur prisonier brudet, hanvet Barabbas. Hennez a ioa eul laër ; lazet hen doa eun den epad eun dispac'h e kear ha chadennet oa gant dispac'herien all.

Ar bobl, o veza pignet *er mintin-ze dirag ti Bilat*, a en em lakeas da c'houlen ar pez hen deze ato digant ar gouarner. *Pilat a fellas d'ezhan ober he vad gant ar c'hiz-se evit savetei Jesus*. Evel m'oa destumet eta ar Jusevien, e lavaras d'ezho : « Ar c'hiz a zo da zilivra d'ehoc'h eun den da Bask. Piou a c'hoantait a zilifren d'ehoc'h, Barabbas, pe Jesus, hanvet Christ, roue ar Jusevien ? » Rag gouzout a rea ho doa ar veleien-vras lakeat Jesus etre he zaouarn dre voarizi, *ha n'en doa ket ar bobl droug outhan*.

Epad ma edo Pilat azezet var he gador-varn, *o c'hortoz ar bobl da ober he choaz*, he vaouez a reas kemen d'ezhan an dra-man : « Ra ne vezo netra etre c'houi hag an den just-se, rag hirio, en eun uvre, oun bet poaniet calz abalamour d'ezhan. »

*Etretant*, prinsed ar veleien ha pennou-bras ar bobl a hegassas ar foul hag a boulzas an dud da c'houlen Barabbas ha da goll Jesus.

Pilat a zavas he vouez adarre hag a lavaras d'ezho : « Pehini deuz an daou-ze a fell d'heoc'h dilivra ? » — « Barabbas, emezho ; lamit heman *euz hon touez* ha roit d'eomp Barabbas. »

Pilat a gomzas outho adarre, c'hoant d'ezhan da zilivra Jesus : « Petra ' rin eta deuz Jesus hanvet Christ ? Petra fell d'ehoc'h a rafen da roue ar Jusevien ? »

An holl a iouaz : « Ra vezo staget ouz ar groaz ! Stagit anezhan ouz ar groaz ! »

Lavaret a reas d'ezho evit an trede guech : « Pe seurt droug hen deus great hennez ? Ne gavan netra ennhan hag a ve din a varo. Mont a ran d'he gastiza ha d'he gass-kuit. »

Mes hi a grie muioc'h-mui : « Ra vezo staget ouz ar groaz ! Stagit anezhan ouz ar groaz ! »

Hag ho iouadennou a zave goassoc'h-goas.

### 3 — Jesus a zo scourjezet ha curunet gant spern

Neuze Pilat a reas cregi e Jesus hag her scourjeza.

Soudarded ar gouarner a zigassas Jesus goudeze el lez-varn hag a zestumas en dro d'ezhan ar gohorten a bez, *var dro c'huec'h cant den*. Goude beza hen divisket, e taoljont en dro d'ezhan eur vantel moug ruz-tan, e lakejont var he benn eur gurunen great deuz eun tourked spern, hag en he zorn eur venduen. Neuze e teuent d'he gaout, e plegent ho daoulin dirazhan hag e reant goap anezhan en eur

lavaret : « Salud ! roue ar Jusevien. » Hag e roent d'ezhan javedadou, e tufent outhan hag e kemerent ar venduen da skei var he benn.

4 — An ecce homo

Pilat a ieas adarre er meaz euz al lez-varn hag a lavaras d'ar Jusevien : « Setu e tigassan anezhan d'ehoc'h er meaz evit ma c'houezot ne gavan abeg ebed ennhan. »

Jesus eta a ieas er meaz en eur zougen ar gurunen spern hag ar vantel moug. Pilat a lavaras d'ezho : « Setu aze an den ! » *Mes e leac'h caout truez*, ar veleien-vras hag ar jervicherien, pa veljont anezhan, a iouas en eur lavaret : « Stagit anezhan ouz ar groaz ! Stagit anezhan ouz ar groaz ! »

Pilat a lavaras d'ezho : « Kemerit anezhan hoc'h-unan ha stagit anezhan ouz ar groaz : me ne gavan abeg ebed ennhan. »

Ar Jusevien a respontas d'ezhan : « Ni hon deus eul lezen, hag hervez al lezen-ze, e tle mervel, abalamour ma 'z eo en em c'hreat Mab Doue. »

5 — An diveza interroj

Pa glevas an dra-ze, Pilat a grogas ennhan brassoc'h aon. O veza eat adarre el lez-varn, e lavaras da Jesus : « Euz a beleac'h oc'h-hu ? *Euz an env, pe euz an douar ?* » Jesus ne respontas ket. *Ar paian-ze n'oa goest da gompren netra e ginivelez divin Jesus, ha gouzout a rea avoalc'h, p'e guir e c'houie oa didamall.* Neuze Pilat a lavaras d'ezhan : « Ne lavarit netra

d'in ? Ha ne c'houzoc'h-hu ket em eus galloud da staga ac'hanoc'h ouz ar groaz ha galloud da zilivra ac'hanoc'h ? » Jesus a respontas : « N'ho pije galloud ebed em eneb ma ne vijet ket roet d'ehoc'h deuz an env. *Evelato n'oc'h ket dibec'h.* Mes an hini hen deus va lakeat etre ho taouarn, *Caïphas*, hen deus brassoc'h pec'hed. *Hennez a bec'h dre fallagriez, ha c'houi dre zempladurez.* »

### 6 — Jesus a zo condaonet d'ar maro

Azaleg neuze Pilat a glaske dilivra Jesus. Mes ar Jusevien a ioue en eur lavaret : « Ma lezit anezhan da vont kuit n'oc'h ket mignon da Zesar, rag an neb piou bennag a en em c'hra roue a en em zav a eneb Cesar. »

Pa glevas ar pez a lavarent, Pilat a zigassas Jesus er meaz, a azezas var he gador-varn en eul leac'h hanvet Lithostrotos, *e gregach, pe Leur-vean*, ha Gabbatha en hebre, *pe leac'h-huel*. Edo guener ar Pask ha tost d'ar c'huec'h-vet heur, *da lavaret eo, var dro unneg heur.*

Ar gouarner a lavaras d'ar Jusevien : « Setu aze ho roue. » Mes hi a en em lakeas da ioual : « Lamit ! lamit anezhan ! Stagit anezhan ouz ar groaz ! » Pilat a lavaras d'ezho : « Ha staga 'rin ho roue ouz ar groaz ? » Ar veleien-vras a respontas : « N'hon deus ken roue nemet Cesar ! »

O velet ne c'houneze netra, mes ne rea an trouz nemet creski, Pilat a gemeras dour hag a voalc'has he zaouarn dirag ar bobl en eur lavaret : « Me a zo direbech deuz goad an den just-se :

eun dra eo hag a zell ouzhoc'h. » Ar bobl holl a zavas he vouez da lavaret : « Ra vezo he c'hoad varnomp ha var hor bugale ! »

Neuze Pilat, c'hoant d'ezhan da blijout d'ar bobl, a c'hourc'hemennas ma vije roet d'ezho ho goulen. Dilivra' reas Barabbas, an hini a c'houlennent, hag a ioa bet casset er prison abalamour ma 'z oa muntrer ha dispac'her, ha lakaat a reas Jesus etre ho daouarn evit ma vije staget ouz ar groaz hervez ho ioul.






## SEIZVET PENNAD

Maro Jesus-Christ *(S. Vaze, XXVII, 31-50 ; S. Marc, XV, 20-37 ; S. Lucas, XXIII, 26-46 ; S. Iann, XIX, 16-30.)*

---

### 1 — Hent ar groaz

Ar zoudarded, goude ho goaperez, a dennas da Jesus he vantel moug, a viskas d'ezhan he zillad *hag hel lakeas er meaz euz al lez-varn.*

Ar Jusevien her c'hemeras hag her c'hassas evit ma vije staget ouz ar groaz gant ar zoudarded. Jesus a ieas en eur zougen he groaz etrezeg al leac'h a zo hanvet Calvar, hag en hebre, Golgotha, *pe leac'h ar Penn. Er meaz edo deuz kear, c'huec'h pe zeiz cant metr dioc'h al lez-varn.*

Pa 'z eant euz kear, e cavjont eun den euz Cyren, hanvet Simon, tad Alexandr ha Rufus, o tistrei euz he verouri. Ar zoudarded her c'hemeras, a lakeas ar groaz varnhan hag a redias anezhan d'he dougen varlerc'h Jesus. (1)

Eur foul vras a dud hen heulie, ha calz merc'hed a vouele hag a hirvoude varnezhan. Jesus a droas varzu ennho hag a lavaras : « Merc'hed Jerusalem, na vouelit ket varnon, mes gouelit varnhoc'h hoc'h-unan ha var ho pugale. Rag setu e teu deveziou, *deveziou dismantr Jerusalem*, e pere e vezo lavaret : « Eürus ar merc'hed difrouezus, ar re n'ho deus ket ganet hag ar re n'ho deus ket maget. » Neuze ec'h en em lakeint da lavaret d'ar meneziou : « Couezit varnomp : » ha d'an torgennou : « Goloit ac'hanomp. » Rag, ma vez great kement-man d'ar c'hoad glaz, *d'an hini a vev deuz buez Doue*, petra ne vezo ket great d'ar c'hoad seac'h, *d'ar bobl a zo en em zistaget dioc'h Doue oc'h ober ar pec'hed euzussa ?* »

Cass a reat ive gant Jesus daou dorfetour, evit beza lakeat d'ar maro.

## 2 — Jesus staget ouz ar groaz

Digouezout a rejont var ar C'halvar, pe ar Golgotha, hag e rojont d'ezhan da eva guin mesket gant myrr ha gant vestl. Jesus a danvas, mes ne fellas ket d'ezhan eva.

---

(1) Creden goz ar gristenien a gomz ive deuz ar Verc'hez Vari a en em gavas gant Jesus, epad hent ar C'halvar, ha deuz ar Veronic a zec'has d'ezhan he vizach.

Eno e stagjont anezhan ouz ar groaz. Daou laër a oue staget ganthan ouz ho c'hroaziou, unan a zeou hag eun all a gleiz, ha Jesus etrezho. Evelse e teuas da vir ar c'homzouman deuz ar Scritur : « Lakeat eo bet etouez an dorfetourien. »




Edo an trede heur *oc'h echui, hag hervez S. Iann, ar c'huec'hvet o vont da goumans. Ar Jusevien a ranne an deiz e peder loden a deir heur. Edo var dro creiz deiz.*

Hogen, Jesus a lavare : « Tad, pardonit d'ezho, rag ne c'houezont ket petra 'reont. »

Pa ho doa staget Jesus ouz ar groaz, ar zoudarded a rannas he zillad. Ober a rejont peder loden anezho, unan da beb soudard, hag e

tennjont ar zort varnho evit gouzout petra ' gemerje peb hini. Kemeret a rejont ive he zae, hag evel ma 'z oa eb gri ha deuz eur memez guiaden azaleg an neac'h beteg an traon, e lavarjont an eil d'egile : « Na rogomp ket anezhi, mes tennomp ar zort varnhi evit gouzout da biou e vezo. » Evelse e oue sevenet ar c'homzou-man deuz ar Scritur : « Rannet ho deus va dillad etrezho, ha tennet ar zort var va zaë. »

Setu ar pez a reas ar zoudarded. Goudeze ec'h azezjont evit diouall Jesus.

Hogen, Pilat hen doa great eur scritel ha lakeat anezhan var ar groaz. Scrivet oa varnhan : Jesus a Nazarath, roue ar Jusevien. Calz Jusevien a lennas ar scritel-ze, rag al leac'h m'oa staget Jesus ouz ar groaz a ioa tost da gear, *hag an oll a c'helle he gompren* : scrivet oa en hebre, e gregach hag e latin. Beleienvras ar Jusevien a lavare eta da Bilat : « Arabat scriva : roue ar Jusevien, mes hen deus lavaret he-unan : me eo roue ar Jusevien. » Pilat a respontas : « Ar pez am eus scrivet, am eus scrivet. »

### 3 — Goaperez ar Jusevien. Al laer deou

Ar bobl a jome en he za hag a zelle.

An dremenidi a voall-gomze en he eneb hag a lavare en eur heja ho fenn : « Bah ! te a ziscar templ Doue hag her sao a nevez e tri devez, en em zalv ta da unan ! Ma 'z out Mab Doue, disken ta euz ar groaz ! »

En hevelep doare, prinsed ar veleien, gant

an doctored ha pennou braz ar bobl, a c'hoapea anezhan hag a lavare etrezho : « Saveteet hen deus ar re all : ra en em zaveteio he-unan, ma 'z eo ar C'hrist, an hini a zo choazet gant Doue ! Ne c'hell ket en em zavetei he-unan. Ma 'z eo ar C'hrist, roue Israel, ra ziskenno breman euz ar groaz, hag o velet an dra-ze, e credimp ennhan ! He fizians en deus lakeat e Doue : ra deuio breman Doue d'he zilivra, m'han deus carantez evithan, rag lavaret hen deus : « Mab Doue oun. »

Ar zoudarded ive a dostea outhan hag her goapae en eur ginnig d'ezhan guinegr, hag en eur lavaret : « Ma 'z out roue ar Jusevien, en em zalv ta da-unan ! »

Beteg al laeron a ioa bet staget ganthan ouz ar groaz a daole varnhan dismegans. Unan anezho a voall-gomze en he eneb en eur lavaret : « Ma 'z out ar C'hrist, en em zalv da-unan ha ni ganez. Mes egile a scandale anezhan en eur lavaret : « Te kenneubeut, a zo condaonet d'ar memez poan, n'e peus ket aon rag Doue. Evidomp-ni n'eo nemet justis, rag ni hon deus ar pez a virit hon torfejou ; mes heman n'hen deus great droug ebed. »

Hag e lavare da Jesus : « Aotrou, bezit sonj ac'hanon, pa viot digouezet en ho rouantelez. »

Ha Jesus a lavaras d'ezhan : « E guirionez, me a lavar d'id : hirio e vezi ganen er baradoz. »

### 4 — AN DENVALIJEN. AR C'HOMZOU DIVEZA HAG AR MARO

Azaleg ar c'huec'hvet heur, *creiz-deiz*, beteg an navet heur, *teir heur,* an denvalijen a c'ho-

loas an douar holl, hag an heol a gollas he sclerijen.

Mamm Jesus a jome en he za e tal ar groaz, ha carez he vamm, Mari, maouez Cleophas, ha Mari Madalen, *ha S. Iann.* Pa velas Jesus he vamm, hag en he za, an diskibl a garie, e lavaras d'he vamm :

« Maouez, setu aze ho mab. »

Ha d'an diskibl e lavaras goudeze :

« Setu aze da vamm. »

Hag azaleg an heur-ze, an diskibl he c'hemeras ganthan.

Var dro an navet heur, Jesus a grias gant eur vouez crenv en eur lavaret :

« Eli, Eli, lamma sabacthani ? »

Da lavaret eo :

« Va Doue, va Doue, perag ho peus va dilezet ? »

*Ar geriou-ze a zo ar re genta deuz ar psalm XXI a zo bet lakeat gant ar prophet David var muzellou ar C'hrist en he bassion.*

Lod euz ar re a ioa eno a lavaras ouz he glevet : « Ema o c'hervel Elias. »

Jesus, o c'houzout oa peur c'hreat peb tra, evit ma vije sevenet eur gomz deuz ar Scritur, a lavaras :

« Sec'hed em eus. »

Bez' ez oa eno eur podad guinegr. Unan anezho a redas dioc'htu, a gemeras eun tamm spoue, her c'hargas a vinegr, hag o veza hel lakeat var beg eur gorzen, e roas d'ezhan da efa. Ar re all a lavare : « Lez ta, guelomp hag e teuio Elias d'he zilivra. » — « Ia, emezhan, lezit, guelomp hag e teuio Elias d'he zistaga. »

P'han doa Jesus kemeret ar guinegr e lavaras :

« Peb tra a zo peur-c'hreat. »

Hag en eur daoler adarre eur griaden vras e lavaras :

« Tad, etre ho taouarn me a laka va Spered. »

En eur lavaret an dra-ze e plegas he benn hag e tremenas.



## EIZVET PENNAD

Ar burzudou. An taol lans (*S. Vaze, XXVII, 51-56; S. Marc, XV, 38-41; S. Lucas, XXIII, 45, 47-49; S. Iann, XIX, 31-37.*)

---

Kerkent, vouel an templ, *ar ridoch bras iskis a ranne al leac'h — santel e diou loden,* a rogas e daou azaleg an neac'h beteg an traon ; an douar a grenas ; ar c'herreg a faoutas ; ar beziou a zigoras ; calz corfou sent a ioa maro a zavas, hag o tont er meaz euz ho beziou goude resurrection Jesus, a deuas er gear zantel hag a en em ziscuezas da eun niver bras a dud.

Ar c'hantener a en em zalc'he a fas *d'ar groaz.* Pa velas ar pez a ioa c'hoarvezet ha maro Jesus en eur daoler eur griaden vras, e c'hlorifias Doue en eur lavaret : « E guirionez, an den-ze a ioa just ha Mab da Zoue. »

Ar zoudarded a ioa ganthan evit diouall Jesus, o velet ar c'hren-douar hag an traou a errue, a gemeras aon bras hag a lavare : « E guirionez, hennez a ioa Mab da Zoue. »

An holl foul a ioa var al leac'h o sellet, hag a vele ar pez a dremene, a zistroe en eur skei var boull ho c'halon.

Holl anaoudeien Jesus a en em zalc'he a ziabell. A ziabell ive ez oa calz merc'hed hag a heulie Jesus er Galilee evit he jervicha. En ho zouez edo Mari-Madalen, Mari *Cleophas,* mamm Jakes *ar minor* ha Joseph,

ha Salome, mamm bugale Zebedee, *Jakes ar major ha Iann.* Bez' e zoa calz merc'hed all hag a ioa pignet gant Jesus da Jerusalem. An dud-ze a zelle ouz ar pez a c'hoarveze.

Evel m'edo ar guener, ar Jusevien, evit na jomje ket ar c'horfou ouz ar groaz d'ar zadorn, — rag ar zadorn-ze a ioa eun devez bras, — a c'houlennas digant Pilat ma vije torret d'ezho ho divesker ha ma vijent lamet kuit.

Ar zoudarded a deuas eta hag a dorras divesker ar c'henta hag egile a ioa bet staget ganthan ouz ar groaz. Pa deujont da gaout Jesus ha pa veljont oa dija maro, ne dorrjont ket d'ezhan he zivesker ; mes unan deuz ar zoudarded a zigoras he gostez gant eun taol lans. Ractal e tiredas dour ha goad.

An hini hen deus guelet a ro testeni, hag he desteni a zo guirion. Gouzout a ra e lavar ar virionez, evit ma credot. An traou-ze a oue great evit sevenedigez ar gomz-ma deuz ar Scritur : « Ne dorrot asgorn ebed d'ezhan. »

Ar Scritur a lavar c'hoaz en eul leac'h all : « Sellet a reint ouz an hini ho deus treuzet. »



## NAVED PENNAD

Jesus a zo sebeliet *(S. Vaze, XXVII, 57-66 ; S. Marc, XV, 42-47 ; S. Lucas, XXIII, 50-56 ; S. Iann, XIX, 38-42.)*

---

Bez' ez oa eur c'honseiller anavezet mad, deuz Arimathii er Judee, he hano Joseph. Hennez a ioa eun den pinvidig, mad ha just, diskibl Jesus, mes e cuz, gant aon rag ar Jusevien. Edo ive o c'hortoz rouantelez Doue, ha n'hen doa ket roet he assant da ioulou na da oberou ar Jusevien.

Dioc'h ar pardaez ez eas gant hardissegez da gaout Pilat evit goulen diganthan corf Jesus. Pilat a oue souezet e vije tremenet ken abred. Gervel a reas ar c'hantener hag e c'houlennas

outhan hag oa maro dija. Pa glevas gant ar c'hantener, e c'hourc'hemeñnas rei ar c'horf da Joseph.

Joseph eta, o veza prenet eul lienen, a deuas da lemel corf Jesus. Nicodem, an hini a ioa bet er penn-kenta o caout Jesus epad an noz, a erruas ive en eur zougen var dro cant lur myrr hag aloes mesket assamblez. Kemeret a rejont corf Jesus, hag o veza paket anezhan e lurellou gant louzou a c'houez vad, evel m'ema ar c'hiz sebelia gant ar Jusevien, e c'holojont anezhan penn da benn gant al lienen nevez.

El leac'h m'oa bet staget Jesus ouz ar groaz ez oa eul liorz. El liorz-se, Joseph hen doa eur bez nevez, cleuzet ganthan er garreg, el leac'h n'oa bet morse lakeat den ebed. Eno e lakejont Jesus, abalamour ar bez a ioa tost, m'edo ar guener ha ma c'houlaoue Sabbat ar Jusevien *gant ar stered kenta. Deiz an ehan a bade azaleg cuz-heol ar guener beteg cuz-heol ar zadorn.* Eur mean bras a oue ruillet e dor ar bez, hag ez ejot kuit.

Hogen, Mari-Madalen ha Mari *Cleophas* a ioa eno azezet dirag ar bez o sellet e peleac'h oa lakeat ar c'horf. Merc'hed all, deut gant Jesus euz ar Galilee, a heulias Joseph Arimathii hag a velas ar bez ha penaoz oa bet lakeat ar c'horf. Pourchass a rejont, en eur zistrei, louzou c'houez vad ha balzam. D'ar Sabbat ec'h ehanjont hervez al lezen.

En devez varlerc'h, antronoz ar guener, prinsed ar veleien hag ar Pharisianed a ieas assamblez da gaout Pilat hag a lavaras d'ezhan : « Aotrou, deut ez eus sonj d'eomp hen

deus lavaret an toueller-ze, pa edo c'hoaz beo : « Goude tri devez me a ressuscito. » Gourc'hemennit eta ma vezo diouallet ar bez beteg an trede deiz gant aon ne deufe he ziskiblien da laerez anezhan ha ne lavarfent d'ar bobl : « Savet eo a douez ar re varo. » Rag an diveza fals-creden a ve goassoc'h eged ar c'henta. »

Pilat a lavaras d'ezho : « Beza ho peus goardou ; it ha dioualllit egiz ma c'houzoc'h ober. »

Mont a rejont eta, hag e tifenjont ar bez en eur ziella ar mean hag en eur lakaat goardou.



# *TREDE RANN*

JESUS A ZISTRO E BUEZ HAG A BIGN EN ENVOU

---

## KENTA PENNAD

Ar Resurrection (S. *Vaze, XXVIII, 1-15* ; S. *Marc, XVI, 1-11* ; S. *Lucas, XXIV, 1-12* ; S. *Iann, XX, 1-18.)*

---

### 1 — MERC'HED A IA D'AR BEZ

*(S. Vaze, 1 ; S. Marc, 1-4 ; S. Iann, 1.)*

Pa oue tremenet ar Sabbat, *da guz-heol ar zadorn*, Mari, mamm Jakes, ha Salome a brenas louzou c'houez-vad evit mont da valzami Jesus.

E nozvez ar Sabbat, mintin mad, pa darze deiz kenta ar zizun, e teujont *euz Bethanii* da velet ar bez, hag ec'h errujont da zao-heol. Hag e lavarent an eil d'eben : « Piou a ruillo ar mean euz dor ar bez ? » Mes o sellet, e veljont ar mean ruillet : bras oa meurbed.

## 2 — Ar resurrection

*(S. Vaze, 2-4.)*

Eur c'hren-douar bras a ioa c'hoarvezet. Rag eal an Aotrou a ziskennas euz an env, hag o tont da gaout ar mean, e ruillas anezhan hag ec'h azeze varnhan. He vizach a ioa evel eul luc'heden hag he viskamant evel an erc'h. Ar goardou a oue strafillet gant ar spont a rea, hag a jomas evel maro.

## 3 — Mari-Madalen a red da gaout Per

*(S. Iann, 1-2.)*

Pa velas ar mean taolet dioc'h ar bez, Mari-Madalen a redas hag a deuas da gaout Simon-Per hag an diskibl, *Iann*, a ioa caret gant Jesus, hag e lavaras d'ezho : « Lamet ho deus an Aotrou euz ar bez, ha ne c'houzomp ket e peleac'h ho deus he lakeat. »

## 4 — Etretant Mari Cleophas ha Salome a ia er bez

*(S. Vaze, 5-7 ; S. Marc, 5-8.)*

O vont er bez, ar merc'hed *all* a velas eun den yaouank azezet en tu deou, guisket gant eur

zae venn. Chomm a rejont sebezet. An eal a lavaras d'ezho : « N'ho pezet ket aon. Gouzout a ran e claskit Jesus a Nazareth a zo bet staget ouz ar groaz. N'ema ket aman, rag savet eo, evel m'hen deus lavaret. Deuit ha guelit e peleac'h eo bet lakeat an Aotrou. It buhan da lavaret d'he ziskiblien ha da Ber ez eo ressuscitet hag ez a en ho raog d'ar Galilee. Eno e velot anezhan *ken etrezhoc'h holl diskiblien*, (1) evel m'hen deus lavaret. Setu e tisclerian d'ehoc'h a ziaraog. »

Mont a rejont er meaz euz ar bez hag e kemerjont an teac'h, rag crena ' reant gant ar spont a ioa croget ennho. Ne lavarjont netra da zen ebed abalamour d'ar spont.

### 5 — Per ha Iann a heul Mari-Madalen d'ar bez

*(S. Iann, 3-10.)*

Per hag an diskibl all a ieas eta en hent hag a deuas d'ar bez. Ho daou e redent assamblez, mes an diskibl all a redas buhanoc'h eged Per hag a en em gavas da genta er bez. Plega ' reas hag e velas al lienennou var c'horre an douar, mes ne d-eas ket ebarz. Simon-Per a en em gavas ive var he lerc'h, a ieas er bez hag a velas al lienennou var c'horre an douar hag al lienen a ioa bet var he benn disparti dioutho, rollet ha lakeat a gostez. Neuze an diskibl all, digouezet da genta er bez, a ieas ive ebarz : hag e velas, hag e credas *oa bet lamet ar c'horf, evel ma lavare Mari-Ma-*

(1) Fillion, in Mat. XXVIII, 10.

*dalen* (1). Rag ne c'houient ket c'hoaz ar pez a lavar ar Scritur : e tlie sevel a douez ar re varo.

Goudeze an diskiblien a zistroas d'ho zi.

6 — Jesus a en em ziscuez da Vari-Madalen

(S. *Iann*, 11-17.)

Mes Mari-Madalen a jomas en he za e dianveaz ar bez, hag e vouele. Epad ma lenve e plegas hag e sellas er bez. Guelet a reas daou eal guisket e guenn, azezet el leac'h m'oa bet lakeat corf Jesus, unan e plas ar penn hag eun all e plas an treid. Lavaret a rejont d'ezhi : « Maouez, perag e vouelit ? » — « Abalamour, emezhi, ho deus lamet va Aotrou, ha ne c'houzon ket e peleac'h ho deus lakeat anezhan. »

Goude beza lavaret an dra-ze e tistroas var he c'hiz hag e velas Jesus en he za, eb gouzout oa Jesus. « Maouez, eme Jesus, perag e voueles ? Piou a glaskes ? » Mari, o sonjal oa mestr al liorz, a lavaras d'ezhan : « Ma 'z eo c'houi ho peus lamet anezhan, lavarit d'in e peleac'h ho peus hel lakeat, ha me her c'hasso ganen. » Jesus a lavaras d'ezhi : « Mari ! Hag hi distrei ha lavaret : « Rabboni ! da lavaret eo : Mestr ! » Jesus a lavaras d'ezhi : « Ne douch ket ouzin *pelloc'h* (2), rag n'oun ket pignet c'hoaz da gaout va Zad : *va guelet a ri meur a vech* ; mes kea da gaout va breudeur ha lavar

(1) S. Aug. ap. Fillion, in Jo. XX, 8.

(2) Maldonat, ap. Fillion, in Jo. XX, 17.

d'ezho : pignat a ran *abarz nemeur* da gaout va Zad hag ho Tad, va Doue hag ho Toue. »

7 — JANN CHUSA *(S. Lucas, 10)* HAG EUR VANDEN ALL A VERC'HED A ZIGOUEZ ER BEZ *(S. Lucas, 1-8.)*

*Ar merc'hed ho doa prenet louzou-c'houez vad d'ar guener da noz* a deuas d'ar bez mintin mad, da zeiz kenta ar zizun, en eur zougen al louzou ho doa pourchasset. *En hent e cavjont Mari Cleophas ha Salome, an diou ne lavarjont ger da zen, abalamour d'ar spont, hag a zistroaz gantho d'ar bez* (1). Caout a rejont ar mean ruillet dioc'h ar bez, hag o veza eat ebarz ne gavjont ket corf an Aotrou Jesus. Ho spered a ioa mantret gant an dra-ze. Ha setu daou zen en ho za dirazho gant eur viskamant skedus. Evel ma ouent spontet ha ma talc'hent ho daoulagad pleget varzu an douar, *an elez* a lavaras d'ezho : « Perag e claskit-hu an hini a zo beo etouez ar re varo ? N'ema ket aman, mes ressuscitet eo. Bezit sonj penaoz hen deus comzet d'ehoc'h pa edo c'hoaz er Galilee ha pa lavare : « Red eo e ve lakeat Mab an den etre daouarn ar bec'herien, e ve staget ouz ar groaz hag e savfe beo d'an trede deiz. » Hag e teuas sonj d'ezho deuz comzou Jesus.

8 — JESUS A EN EM ZISCUEZ D'AR MERC'HED SANTEL

*(S. Vaze, 8-10)*

Mont a rejont dioc'htu euz ar bez gant eur

(1) Fouard. Vie de Jésus-Christ.

spont hag eul levenez vras, hag e redent da gass ar c'helou d'an diskiblien.

Ha setu Jesus o tont dirazho en eur lavaret : « Salud d'ehoc'h ! » Hi a dosteas, a vriatas he dreid hag hen adoras. Neuze Jesus a lavaras d'ezho : « N'ho pezet ket aon. It, lavarit d'am breudeur mont d'ar Galilee : eno e velint ac'hanon. »

### 9 — Discredoni an diskiblien

*(S. Marc, 9-11 ; S. Lucas, 9-11 ; S. Iann, 18)*

Jesus ressuscitet dioc'h ar mintin, da zeiz kenta ar zizun, a en em ziscuezas da genta da Vari-Madalen. Euz hounnez hen doa casset seiz drouc-spered. Mari a ieas da gass ar c'helou d'an diskiblien a ioa bet gant Jesus hag a lenve glac'haret holl. Lavaret a reas d'ezho : « Guelet em eus an Aotrou ha setu ar pez hen deus lavaret d'in. »

Mes an diskiblien, pa glevjont e veve hag oa bet guelet ganthi, ne gredjont ket.

Pa zistroas ar merc'hed euz ar bez e lavarjont d'an unneg ha d'an holl diskiblien all an holl draou a ioa c'hoarvezet.

Edo eta Mari-Madalen, ha Jann, ha Mari, mamm Jakes, hag ar merc'hed all deuz ho c'hompagnunez o lavaret an traou-ze d'an ebestel.

Mes kemeret a rejont ho c'homzou evit sorc'hennou, ha ne gredjont ket.

### 10 — Per a zistro d'ar bez

(*S. Lucas, 12.*)

Mes Per a zavas hag a redas d'ar bez. O veza soublet, ne velas, *evel er vech kenta*, nemet al lienennou var c'horre an douar. Dont a reas kuit, souezet ennhan he-unan gant ar pez a iao c'hoarvezet.

### 11 — Gaou ar veleien-vras

(*S. Vaze, 11-15.*)

Pa 'z eas kuit ar merc'hed euz ar bez, lod deuz ar goardou a deuas e kear hag a lavaras da brinsed ar veleien kement a ioa c'hoarvezet. Ar re-man a en em zestumas gant pennou-bras ar bobl, ha goude beza kemeret cuzul, e rojont d'ar zoudarded eun dornad mad a arc'hant en eur lavaret : « Embannit ez eo deut he ziskiblien en noz hag ho deus laëret anezhan epad ma couskec'h. Ma teu an dra-ze e anaoudegez ar gouarner, ni a c'hounezo anezhan hag ho tiouallo dioc'h peb droug. »

Ar zoudarded a gemeras an arc'hant hag a reas evel m'oant bet kentelliet. Hag ar brud-se a zo skignet beteg hirio etouez ar Jusevien.



## EIL PENNAD

Jesus a en em ziscuez da zaou ziskibl Emmaüs *(S. Marc, XVI, 12-13 ; S. Lucas, XXIV, 13-35.)*

---

Er memez devez, Jesus a en em ziscuezas dindan eur furm ha n'oa ket he hini da zaou euz an diskiblien, epad ma 'z eant var droad da eur verouri.

Daou euz an diskiblien eta a iea da eur geriaden hanvet Emmaüs hag a ioa tri-ugent stad diouz Jerusalem, *da lavaret eo, ouspenn diou leo anter*. Comz a reant etrezho deuz kement tra a ioa c'hoarvezet. Epad ma comzent evit en em sclerijenna an eil egile, setu Jesus heunan o tostaat hag o vont gantho. Mes ho daoulagad ne c'hellent ket dont a-benn d'he anaout. Hag e lavaras d'ezho : « Deuz a betra e comzit-hu etrezhoc'h o vale ha perag ez oc'h-hu trist ? »

Unan anezho, hanvet Cleophas, a lavaras d'ezhan : « Ha beza oc'h-hu ken divroad e Jerusalem ma n'eus den nemedhoc'h ha ne anavezfe ket ar pez a zo tremenet eno en deveziouman ? » — « Petra ? a lavaras-hen dezho. » — « Divarbenn Jesus a Nazareth, emezho, a zo bet eur prophet galloudus en oberou hag e comzou dirag Doue hag ar bobl holl, ha penaoz prinsed ar veleien hag hor pennou-bras ho deus roet anezhan *d'ar Romened* evit beza condaonet d'ar maro, hag ho deus he staget ouz ar groaz. Ni a c'hortoze e vije Dasprener Israel, ha bre-

man, goude kement-se holl, ema hirio an trede deiz abaoue m'eo tremenet an traou-ze. Goulz-goude, lod euz ar merc'hed a ioa ganeomp ho deus spontet ac'hanomp : eat int d'ar bez araog ar sclerijen hag int deut, eb beza cavet he gorf, da rei kelou ho deus guelet elez hag a lavar ez eo beo. Lod ac'hanomp a zo eat ive d'ar bez hag ho deus cavet an traou e giz m'ho doa lavaret ar merc'hed, mes n'ho deus ket he gavet he-unan. »

Jesus a lavaras d'ezho : « O tud diskiant ! O calonou lugud da gredi an holl draou ho deus lavaret ar bropheted ! Daoust ha ne dlie ket ar C'hrist gouzanv an holl draou-ze, ha mont evelse en he c'hloar ? » Hag o coumans dre Voyses, ha goudeze dre an holl bropheted, e tisplege d'ezho en holl Scrituriou ar pez a ioa lavaret divar he benn.

Tostaat a rejont ouz ar geriaden ma 'z eant ennhi, hag e reas an neuz da vont larkoc'h. Mes hi a viras outhan en eur lavaret : « Chomit ganeomp, rag ar pardaez a deu hag an deiz a zo izel. » Mont a reas gantho en ti. Epad m'edo ouz taol gantho, e kemeras bara, her bennigas, he rannas hag her c'hinnigas d'ezho. Ha setu ma tigoras ho daoulagad ha ma c'h-anavezjont anezhan : mes hen a deuzas dirazho.

Neuze e lavarjont an eil d'egile : « Ne ket guir oa birvidic hor c'halon ennomp pa gomze epad an hent ha pa zisplege d'eomp ar Scrituriou. » Hag o sevel d'an heur memez e tistrojont da Jerusalem hag e cavjont an unneg assamblez hag ar re a ioa gantho. Ar re-man a

lavare : « An Aotrou a zo ressuscitet e guirionez hag a zo en em ziscuezet da Ber. » *Per a oue credet, gant lod da neubeuta.* An daou ziskibl a ziskierias ive ar pez a ioa en em gavet en hent ha penaoz ho doa anavezet anezhan da rann ar bara. Mes hi na ouent ket credet *muioc'h eged ar merc'hed dioc'h ar mintin.*





## TREDE PENNAD

Jesus a en em ziscuez diou vech d'an ebestel assamblez. *(S. Marc, XVI, 14 ; S. Lucas, XXIV, 36-43 ; S. Iann, XX, 19-29.)*

---

1 — Jesus a en em ziskuez d'ar zul Fask d'an ebestel, pa n'edo ket Thomas gantho

Dioc'h ar pardaez d'ar memez devez, ar c'henta deuz ar zizun, ec'h en em ziscuezas da ziveza d'an unneg epad ma edont ouz taol. An oriou a ioa clozet el leac'h m'oant destumet, gant aon rag ar Jusevien. Comz a reant divarbenn an traou c'hoarvezet, pa deuas Jesus, hag en he za en ho zouez, e lavaras d'ezho : « Ar peoc'h ra vezo ganehoc'h ! Me eo : n'ho pezet ket aon. » Mes hi, trubuillet ha

spontet, a zonje guelet eur spered *dindan furm eun den.* Hag e lavaras d'ezho : « Perag oc'h trubuillet ? Perag e sao ar zonjou-ze en ho calon ? Guelit va daouarn ha va zreid : me va-unan eo ; touchit ha guelit : eur spered n'hen deus na kig, nag eskern, evel a velit em eus-me. » Goude beza lavaret an dra-ze, e tiscuezas d'ezho he zaouarn, he gostez hag he dreid. An diskiblien a oue carget a levenez o velet an Aotrou. Evel ne gredent ket c'hoaz *mad avoalc'h* ha ma choment estlammet abalamour d'ho levenez, e lavaras : « Bez' ho peus aman eun dra bennag da zribi ? » Kinnig a rejont d'ezhan eun tamm pesk rostet hag eun diren-vel. Dribi a reas dirazho, hag o veza kemeret ar restadou, ho roas d'ezho. Goudeze e rebechas d'ezho ho spered difeiz hag ho c'halon aheurtet, abalamour n'ho doa ket credet ar re ho doa guelet anezhan ressuscitet.

Hag e lavaras d'ezho adarre : « Ar peoc'h ra vezo ganeoc'h ! Evel m'hen deus casset va Zad ac'hanon, me a gass ac'hanoc'h. Goude beza lavaret an dra-ze, e c'hoezas varnho hag e lavaras : « Recevit ar Spered-Santel : ar pec'hejou a vezo pardonet d'ar re m'ho pezo ho fardonet, ha ne vezint ket pardonet d'ar re n'ho pezo ket ho fardonet. » (1)

Hogen, Thomas, unan deuz an daouzeg, lezhanvet Didym, n'edo ket gantho, pa deuas Jesus. An diskiblien all a lavaras d'ezhan : « Guelet hon deus an Aotrou. » Mes hen a

(1) Dre ar geriou-ze, Jesus a zao sacramant ar Binijen. — Conc. Trid. Sess. XIV, can. 3.

lavaras d'ezho : « Ma ne velan ket merk an tachou en he zaouarn, ma ne lakaan ket va biz e plas an tachou ha va dorn en he gostez, me ne gredin ket. »

### 2 — Jesus a en em ziscuez eiz dez goude d'an ebestel, pa edo Thomas gantho

Eiz dez goude, edo adarre an diskiblien en ti ha Thomas gantho. Jesus a deuas, an oriou clozet, hag en he za en ho zouez, e lavaras d'ezho : « Ar peoc'h ra vezo ganehoc'h ! » Goudeze e lavaras da Dhomas : « Lak' da viz aze, ha guel va daouarn ; digass da zorn ha lak' anezhan em c'hostez, ha ne vez ket mui eun den discredic mes eün den a feiz. »

Thomas a respontas hag a lavaras d'ezhan : « Va Aotrou ha va Doue. » Jesus a respontas d'ezhan : « Abalamour ma peus guelet ac'hanon e credes, Thomas ; eürus ar re n'ho deus ket guelet hag ho deus credet. »

## PEVARE PENNAD

Jesus a en em ziscuez da zeiz diskibl var ribl mor ar Galilee (*S. Iann, XXI, 1-14.*)

---

Goudeze Jesus a en em ziscuezas adarre d'he ziskiblien var ribl mor Tiberiad. Setu ama penaoz ec'h en em ziscuezas.

Edo assamblez Simon-Per ha Thomas, lezhanvet Diďym, Nathanael *pe Barthelemy*, hag a ioa deuz Cana er Galilee, daou vab Zebedee, *Jakes ar major ha Iann*, ha daou ziskibl all. Simon-Per a lavaras d'ezho : « Mont a ran da besketa. » — « Ni a ia ganehoc'h, emezho. » Mont a rejont hag e savjont en eur vag : mes en noz-se ne gemerjont netra.

Pa deuas ar mintin, Jesus a en em zalc'has en he za var an aod, mes he ziskiblien ne anavezjont ket anezhan. Lavaret a reas d'ezho : « Bugale, beza ho peus eun dra bennag da zribi ? » — « Nann, emezho. » — « Mad, taolit ar roued a zeou d'ar vag hag e cavot. » Taoler a rejont anezhi ha ne c'hellent ket mui he denna abalamour da niver bras ar pesked.

An diskibl caret gant Jesus a lavaras da Ber : « An Aotrou eo. » Simon-Per, pa glevas oa an Aotrou, a viskas he zae, rag taolet hen doa anezhi, hag a en em lakeas er mor. An diskiblien all a deuas gant ar vag en eur zacha ar roued leun a besked. N'edont dioc'h an douar nemet var dro daou-c'hant ilinad, *ar pez a ra tri-c'hant troatad.*

Pa ziskenjont var an aod e veljont glaou, tan ennho, eur pesk var c'horre, ha bara. Jesus a lavaras d'ezho : « Digassit deuz ar pesked emaoc'h o paouez kemeret. » Simon-Per a bignas er vag hag a zachas ar roued d'an douar. Bez' ez oa ennhi trizeg ha seiz ugent pesk bras. Hag evitho da veza kement, ar roued ne dorras ket.

Jesus a lavaras d'ezho : « Deuit ha drebit. » Ha nicun deuz an dud a ioa dem-c'hourvezet evit dribi ne grede goulen outhan : « Piou oc'h-hu ? » Gouzout a reant oa an Aotrou. Jesus a dosteas, a gemeras bara, hen roas d'ezho, hag ar pesk ive.

Jesus a en em ziscuezas en dro-ze d'he ziskiblien evit an trede guech abaoue m'oa savet a douez ar re varo.



## PEMPET PENNAD

Per a zo lakeat adarre da benn en Iliz (S. *Iann, XXI, 15-24*)

---

Goude ho lein, Jesus a lavaras da Zimon-Per : « Simon, mab Iann, caret a res-te ac'hanon muioc'h eged ar re-man ? » Respont a reas : « Ia, Aotrou, gouzout a rit e caran ac'hanoc'h. »

Jesus a lavaras d'ezhan : « Bez pastor va oaned. »

Lavaret a reas d'ezhan adarre : « Simon, mab Iann, caret a res-te ac'hanon ? » Respont a reas : « Ia, Aotrou, gouzout a rit e caran ac'hanoc'h. »

Jesus a lavaras d'ezhan : « Bez pastor va denved yaouank. »

Lavaret a reas d'ezhan evit an trede guech : « Simon, mab Iann, caret a res-te ac'hanon ? » Per a deuas da veza trist abalamour m'hen doa lavaret d'ezhan evit an trede guech : « Caret a res-te ac'hanon ? » Hag e respontas d'ezhan : « Aotrou, c'houi a c'hoar peb tra : gouzout a rit e caran ac'hanoc'h. »

Lavaret a reas d'ezhan : « Bez pastor va danvadezed. »

*Bez pastor an dud fidel, bez pastor ar veleien, bez pastor an eskiblien a c'han an holl gristenien da vuez ar c'hras ; evel eur guir bastoz, mag anezho gant va c'helennadurez, ren anezho gant va galloud ha dioual anezho gant va c'harantez.* »

« E guirionez, e guirionez, me a lavar d'id : pa oas yaouankoc'h e lakeas da c'houriz en dro d'id, *e saves outhi da zae* hag e kerzes d'al leac'h ma cares ; mes, pa vezi deut da veza coz, ec'h astenni da zaouarn ; eun all a lakeio d'id da c'houriz hag a gasso ac'hanot d'al leac'h n'e peus ket a c'hoant. »

Lavaret a rea an dra-ze evit merka dre be varo e tlie glorifia Doue.

*Hag evit guir, tri bloaz ha tregont goude, Sant Per a oue liammet hag a varvaz he zivrec'h astennet var eur groaz.*

Goude ar c'homzou-ze, Jesus a lavaras da Ber : « Heul ac'hanon. » Per, o veza distroet, a velas varlerc'h an diskibl caret gant Jesus, an hini a alcodas var he gerc'hen epad ar goan baskal hag a lavaras : « Aotrou, piou a dreïsso ac'hanoc'h. » Pa velas Per anezhan, e lavaras da Jesus : « Aotrou, hag heman, petra ' zigouezo ganthan ? » Jesus a lavaras d'ezhan : « Ma fell d'in e chomfe evelse beteg ma teuin, petra ' ra ze d'id ? Evidot, heul ac'hanon. »

Sevel a reas brud etouez ar breudeur, *egiz ma c'h-en em hanve ar gristenien genta,* ne dlie ket an diskibl-se mervel. Jesus n'hen doa ket lavaret da Ber : « Ne varvo ket » ; mes : « Ma fell d'in e chomfe evelse beteg ma teuin, petra ' ra ze d'id ? »

*E guirionez, sant Iann ne varvas ket er verzerenti, evel sant Per, mes dre gozni, eiz vloaz ha tri-ugent divezatoc'h.*

Hen eo an diskibl a ro testeni deuz an traouman hag hen deus scrivet anezho, ha gouzout a reomp eo guirion he desteni.



## C'HUEC'HVET PENNAD

Jesus a en em ziscuez d'he ziskiblien va eur menez, a ro d'ezho he gentelliou diveza hag a bign en envou *(S. Vaze, XXVIII, 16-20 ; S. Marc, XVI, 15-20 ; S. Lucas, XXIV, 44-53.)*

---

An unneg diskibl a ieas er Galilee var ar menez a ioa bet merket d'ezho gant Jesus. *Hervez S. Paol, en he genta lizer da gristenien Corinth, XV, 6, ouspenn pemp cant diskibl a en em gavas eno gant an unneg abostol.* Ouz he velet hen adorjont ; mes lod anezho a zalc'he douetans.

Jesus a dosteaz ouz an unneg hag a gomzas outho evelhen : « Peb galloud a zo roet d'in en env ha var an douar. It eta ; kelennit an holl boblou ; badezit anezho en hano an Tad, hag ar Mab, hag ar Spered-Santel ; deskit

d'ezho miret kement tra am eus gourc'hemennet d'ehoc'h : setu emaon ganehoc'h bemdez beteg fin an amzeriou. »

*Jesus eta, evel ma lavar S. Lucas e levr* Actou an ebestel, *I, 3-4, a ziscuezas d'he ziskiblien dre galz merkou anat ez oa beo goude he bassion, oc'h en em rei d'ezho da velet daou-ugent devez hag o comz divarbennrouantelez Doue. D'an daou-ugentved devez e trebas gantho e Jerusalem* hag e lavaras d'ezho : « It dre ar bed holl, prezegit an aviel d'an holl grouadurien : an hini a gredo hag a vezo badezet a vezo salvet ; mes an hini ne gredo ket a vezo condaonet. Setu aman ar burzudou a heulio an dud a gredo : em hano e cassint kuit an droucsperejou ; prezeg a reint e iezou nevez ; maneal a reint aered ; ma c'h-efont eur vilim marvel bennag ne noazo ket d'ezho ; lakaat a reint ho daouarn var ar re glanv, hag ec'h en em gavint pare. »

Hag e lavaras d'ezho : « Setu ar c'homzou am eus lavaret d'ehoc'h pa edon c'hoaz ganehoc'h : eo red e teuje da vir kement a zo scrivet divar va fenn e lezen Moyses, er bropheted hag er psalmou. »

Er memez amzer e tigoras d'ezho ho skiant evit compren ar Scrituriou. Hag e lavaras : « Evelse eo scrivet, hag evelse e tlie ar C'hrist gouzanv ha sevel d'an trede deiz a douez ar re varo ha beza prezeget en he hano ar binijen ha pardon ar pec'hejou e creiz an holl boblou hag e Jerusalem da genta.

» Hogen, c'houi a zo testou euz an traou-ze.

» Mont a ran da zigass an Hini hen deus

lavaret va Zad e tisgassfe varnhoc'h. Ha c'houi, chomit e Jerusalem beteg ma viot guisket deuz nerz an env, *pa recevot ar Spered-Santel.* »

Goude ar c'homzou-ze, an Aotrou Jesus a gassas anezho er meaz euz kear, etrezeg Bethanii, *var ar menez Olived e giz ma verk levr Actou an ebestel.* Neuze e savas he zaouarn hag e vennigas anezho. Epad ma vennige anezho, ez eas dioutho hag e pignas en env, el leac'h m'eo azezet en tu deou da Zoue.

*Evel ma sellent outhan o vont en env, setu daou zen, guisket e guenn, a deuas en ho c'hichen hag a lavaras d'ezho : « Tud ar Galilee, perag e chomit-hu da zellet ouz an env ? Ar Jesus-se, pignet diouzhoc'h en env, a deuio ac'hano e giz m'ho peus guelet anezhan o sevel. — Levr Actou an ebestel, I, 10-11.*

Goude beza adoret anezhan, e tistrojont da Jerusalem gant eul levenez vras. Ato e vezent en templ o veuli hag o venniga Doue.

Pa 'z ejont kuit, ec'h en em lakejont da brezeg e peb leac'h ; hag an Aotrou a laboure gantho hag a gennerze ho c'helennadurez dre ar burzudou a deue var he lerc'h.

---

## EUR GER DIVEZA

*(S. Iann, XX, 30-31 ; XXI, 25.)*

Jesus a reas calz miraclou all dirag he ziskiblien ha n'int ket scrivet el levr-man. Ma vijent scrivet a hini da hini, me a gred n'eo ket bras avoalc'h ar bed evit digemeret al levriou a ve da scriva. Mes an traou-man a zo scrivet evit ma credot ez eo Jesus ar C'hrist Mab Doue ha m'ho pezo dre ho feiz, ar vuez en he hano.



CARTEN
BRO
HOR ZALVER
ANTERNOZ
CREIZDEIZ
CUZ-HEOL
SAO-HEOL
MOR MEDITERRANEE
PHENICII
Mt Liban
SYRII
Bro Abylen
ITUREE
Jourden
Cesaree Philipp
Bro Traconit
DECAPOL
Bethsaïda Julias
GALILEE
Corozaïn
Capharnaum
MOR AR GALILED
Cana
Nazareth
Tiberiad
Thabor
Magdala
Naïm
Pella
SAMARII
Cesaree
Samarii
Sichem
Puns Jacob
PEREE
JUDEE
Jericho
Arimathii
JERUSALEM
Bethanii
Bethlehem
MOR MARO
Hebron
Gaza

# TAOLEN



## KENTA LODEN

## EIL LODEN

### JESUS-CHRIST A IA DA BREZEG AN AVIEL

---

### KENTA RANN

*Azaleg prèzegennou Iann Vadezour, en discar-amzer, beteg ar c'henta gouel Pask en nevez amzer.*

## EIL RANN

### Euz ar c'henta gouel Pask d'an eil

## TREDE RANN

EUZ AN EIL D'AN TREDE PASK

---

PEVARE RANN

*Azaleg an trede gouel Pask beteg gouel an Teltou.*
*(Azaleg miz ebrel beteg miz here.)*

---

## C'HUEC'HVET RANN

*Azaleg gouel an Dedi beteg an deiz ma oue digemeret Jesus e Jerusalem, e creiz ar veuleudi (Azaleg miz kerzu beteg miz ebrel).*

---

---

## TREDE LODEN

JESUS A VARV, A ZAO EUZ AR BEZ HAG A BIGN EN ENVOU

---

### KENTA RANN

*Jesus a en em ziscuez e templ Jerusalem evel ar C'hrist-Roue.*

---

## EIL RANN

*Passion Jesus-Christ*

---

## TREDE RANN

*Jesus a zistro e buez hag a bign en envou*

---



Brest, Moullerez ar C'hazetennou kristen, ru ar C'hastell, 4